# SCIENCE

*ER*

# SALVEDIGUEAH,

*PÉ*

## THRÉSOR ER FÉ,

COMPOSET

DRÉ UR PERSON A ESCOPTI GUÉNET

Eit er Vretonnet ag er meme Escopti.

*AD DANDAM SCIENTIAM SALUTIS. Luc. 1. 77.*
Eit rein er Science ag er Salvedigueah.



Imprimet é GUÉNET, é ti en Intanvés BIZETTE, ar el Liceu. — 1821.

Nous Recteurs de Pluvigner, de Sarzeau, d'Arzon et de Melrand, avons lu et examiné, par ordre de Monseigneur DE BRUC, Evêque de Vannes, un livre en langue bretonne, intitulé: *Science du Salut*; et nous n'y avons rien trouvé de contraire à la Foi et à la sainte doctrine. A Plumeliau, ce 21 Juillet 1821.

QUÉRIC, *Recteur de Pluvigner.*
SEVENO, *Recteur de Sarzeau.*
GUILLAM, *Recteur de Melrand.*
TORBY, *Ch.ne hon.re de la Cathédrale de Vannes, Desservant d'Arzon.*

*Permis d'imprimer.*
*A Plumeliau, le 22 Juillet 1821.*
† HENRI, Evêque de Vannes.

# AVERTISSEMENT.

N'EN dès nitra quer prétius el er science a lezen Doué. Hi u splander er bet, hi u bulié en incan ha bonheur mab dein ér het-man hac ér bet aral.

Dre d'hi e peller doh en droug, e pratiquer er vat, hac e arriuer guet er Baradoués. Hemp d'hi ne neler lom, hemp hi e ver haval doh tud gouive, pé quentoh doh lonnet brutal.

Hi u e re hebiltet d'er vugaligueu, entendement d'er ré vras, hac avis d'en doctoret. Hemp d'hi nen dès meit ignorance ha tihoeldet. Psal. 118. 130 Sap. 13. 1.

Hi u sclerder en deulegat ha joye er galon, el me lar er Speret santel. Douçoh u e't er mele ha desiraploh eit er madeu pretiussan. Ellein e rer hum bassein e hep treu aral; mæs impossible u hum bassein a honneh. Er bet-man ne ell quet hum bassein a sclerder en hiaul, na mab dein a science er salvedigueah. Peh quer fol u arzé er ré ne laqnant quet poen d'bé havet ! ✠ Psal. 18. 9. 11.

Trezein e rer er mor, rideg e rer a ranteleah de ranteleeh, fatigueiu e rer er horf, useiu e rer er yehet, hac exposein e rer meme er vuhé, eit disqueiu science en douar, pé gonni er madeu temporel, ha ne rer liès nitra eit disquein science en Eau ha gouni er madeu éternel ! Men e ma arzé sentiment en dut ? De betra e chervigeou ol er madeu, ol er scienceu aral, mar menqoe honneh ?

x

Eit rein er science pretius-cé d'er bet, é eonzas en Entra-Doué doh Adam, hac arlerh doh er Batriarchet hac er Brofetet, bet ganedigueah hun Salvér. Eit quement-cé e tisquennas Jesus-Christ en meme ag en Ean, hac e perdegas durant tri blai, guet peb sorte poén ha misere.

Eit quement-cé en hen dès labouret en Apostolet hac ol er Vugulion spirituel én amzer passet. Eit quement-cé e labour hoab berman guet quement a gourage er Govezerion, er Berdeguerion, er Vissionairet charitable peré e ya a ganton de ganton, a ranteleah de ranteleah, ha bet er broyen idolâtre, hemp dougein er boen nac er marue meme. Peb quer criminel u arzé en dut a zisprise ur science a bresenter d'en ol guet quement a hoénieu, pé ahoel ne rant cas a bé disquein !

Commandet e ouai en ur fæçon speciale d'er bobl a Israël stadial hemp cesse hou lezen, ha hé disqueia parfaitemant eit bé héli poent ha poent, ha bé disquein en cil d'éguilé, a rumat de rumat. Chelenet, Deut. 6. 6. 14. poble a Israël, e met Moyse dehai, laqueit don én hou calon er gourhemeneu e ra hou Roué deoh, ha leah sourciable a hou disquein d'hon pugalé. Douguet-hi perpet dirac hou taulegat, ha groeit meditation ar nehai, ne vern men e vebet, pé én hou ti e tiscueh, pé én hænt e querhet, pé én ur onet de gousquet, pé én ar seuel a hou colé. Er ourhemen-zé a ne sel quet er Grechenion quer clous el er Juivet? Petra e zisqueint y, nac ne zisquant hou lezen ?

Ah ! perac ne ellamp-ni ol laret el guébaral un dein inspiret guet Doué ! Desiret e mès a groidur er science a me salvedigueah : goulennet e mès hi é ol Eccl. 51. 18.
me fedennen : clasquet e mès hi publiquement doh dor en templ : ridet e mès ar hé lerh é me yoanquis, ha ne cessein a hé helie bet er marue.

Mæs peh quer pel u er muihan ag en dut doh sentimenteu quer cair, én amzer malhurus-man ? Ne rer mui cas a zisquein lezen Doué : hé disprisein e rer, hac ul lod cair e ra hou fossible eit hé scarhein a ziar en doar, pe vehai moyant. Jamæs n'en dès bet bibannoh fé na lezen. Direngennet u ol en diaulet, revoltet u er muihan ag en dut inepthi, ha biscoah n'en du bet attaquet guet quement a insolence hac a furie.

Goleit u en douar a velim en ihuern : arriue omp, haval u, guet amzer en Antechrist ; a beb tu e huéler er bersecution ; a beb tu e cleuer faus Prophetet é strêuein en ignorance hac en dalledigueah, guet en abominationneu à beb mode.

Digor u goug en ihuern, ha sauet e zou ag er punce infame zé ur vogueden quen du, me hu ti- Apo. 9. 2.
hoelleit ol en douar hac en hiaul meme guet hi. Piue en dès bonah chonge a Jesus-Christ ? Piue e zalh bouah doh é lezen. Piue e gred meme é hès un Doué!

B hanneit u er urionne ar en douar, gonniet eu Psal. 11. 2.
dès er gueu, ha triomphein e ra er ré fal. En dut ne voorrant mui meit a fablenneu, ne cheleuant meit 2 Tim. 4. 4.
faus doctoret, ne heliant meit er sentimenteu lous, el er lonnet brutallan.

Disinonret u en Ilis; hé bugalé prope en dès roenguet hé halon. Prophanet n hé gouilieu, ha flastret u en treu santellan d'en treit. Er ranteleah a France, er ranteleah erechein merbet en dès troeit caign de Jesus-Christ, ha n'en du mui meit retirance en dut
Apoc. 18 2 fal, meit logeris en dianlet ha demeurance eu ol speredeu infame. Ne gaver mui én hau merche er het
Isa. 5a. 5 ag er lezen. Ne rer meit blasphemein a vitin bet en nos; ha couéhet u en dut én ur stat horriplob eit er bayanage meme.

Eit fournissein nr remede benac inep d'un droug quer bras, en e mès composet el livre-man a Science er salvedigueah, ha desserret én hou guet sourci ol er peh e mès cavet guellan eit daccor er guélet d'er ré dal, eit miret er ral a her hol, ha discouein er guir hænt d'en ol.

Ne mès espergnet na poén nac amzer eit quementcé: eurus mar guellan donnet de ben a me inteotion! eurus mar guellan seconr én ur fæçon benac dob gloire en Eutru-Doué, doh inour en Ilis, ha salvedigueah en nessan! eurus mar guellan zihuen doh en drompereah, ha gonservein er fé en ur vro é pehani é ma bet e visconab quer pur ha quen nerhus! Ne oulennan quin guet Doué; ha m'hum gavon payet mat a ol er boén e mès quemeret, a ol en amzer e mès impléet eit her homposein.

M'her presente én intantion-zé de ol er vretonnet a escopti Guénet; m'her presente é special d'er boble ag er barræs e mès bet de gondui a berb en Ilis, ha

guet pehani e ma continuellement me chonge, el me telie bet, dust peh quer pel on doh-t-hai.

Me supplie arzé ol er ré e ouer lein hac en dès houah chenge a Zoué, de brofitein ag el livre-man eit bou instruction prope ha hani er ral. Er Vélean y meme (en dès Doué sauvet ag er heisecution) e gavou én hou, é gredan, secour hac assistance eit instrugein er boble ér lehieu me hum gaveint.

Ranget e mès ean, eit quement-eé, dré aulen ha rescond, ér façon rehan ha simplan me mès guellet, hac ingorto en é vou comprenet bemp difficulté goet en ol. Pebunan e ziscon arzé én hou ar mat ol er peh e zelie eredein ha gober eit bet salvet. Peb-unan doh her lein a vou én stat de zaccor compte a é lezen, hervé me gourhemen saut Pierre, ha d'hé dihuen meme doh er ré fal, guet un tamic studi hac entendement. Pet.3.c.

Partaget e mès ean én puar poent general peré e gompren ol er lezen a grecheneah. Er hetan zou er *Gredo*; en eil er *Bater* guet en *Ave*; en drivet Gourhemeneu Doué ha ré en Ilis; er buarvet enfin er Sacrementeu Partaget e mès evé er poenden general zé én ur lod eair a articlen particuliere, hervé me mès cavet jaugeable ha necessaire eit hou expliquein rehoh.

Enfin laqueit e mès én achiument un abregé a histoire er bet, eit rein hanauedigueah de beb-unan ag en trau principal en dès hum basset a oudé création ar het-man, ha digor hou esprit du hanauet guel en Eutra-Doué, eit her chervigein guet mui a fidelité.

Er chiffreu ha merchen aral e hum gave sal taul é costé d'en articleu different, e zon eit discouein d'en dut habil, ha surtout d'er Vélean, a beh mammenneu é mant tennet, ha rein dehai en tu d'hou expliquein davantage, mar carant, ha de ziscouein rehoh pe reh d'en ol petaus n'en dès nitra faus, na meme doutus én hai.

A ziar ol qnement-cé en he mès confiance e vou profitable er livre-man d'eu ol, bras ha bihan, coh ha yoanq, habil hac ignorant, e guement e vennou her lein, pé cheleuet her lein.

Me guemere arzé en hardehtet de laret gnet er Speret santel : Deit hui ol peré en dès dober a instruction, deit aman de garet er guir habiltet : deit hemp tardein, ha distânet sehet hou s'ineau ér fæten
Eccl. 51. 31. ag er gurionnéen eternele : deit de guemer science er salvedigueah, hemp ne goustou doh nac eur, nac argant, ha ne veah quet avarittus a nehi ; ne hé gouarnet quet eit hoh hou hunan, a pe hou pou hi cavet ; mæs strêuet-hi a hon possible e mesq er ral, eit gloire en Eutru-Doué, eit salvedigueah en nessan ha hou s'hani prope.

A pen dès quement a dut fal, quement a apostolet Satan occupet dé ha nos é strêuein er guen hac er faussonie partout, a ne zelie quet evé peh crechein quemer courage de zihuen er urionné, ha de zerhel er lezen en hé saue, a guement me hu capahle. En ur alarme general ér ranteleah, peb-hani ag er sujetté e zou soudard ; hac éu ur bresel quen eahus el

honnan inep d'er religion, peb-unan ag er fidelet e zelie hé dihuen dré en armage spirituel, quer cloue el er Véleau. Peb nn inour eit hai bet lodec én ur gargue quen inbuel ! Peb ur bonheur meritein elcé en hanv glorius a Berdeguerion er fé, a Vissionairet en aviel, a Apostolet Jesus-Christ, hac a gonfortance en Ilis ! Peb ur gonsolation labourat ag er mod-cé, eit gloire en Eutru-Doué ha salvedigneah en inneaneu ! Pine ne zelie arzé bet prest de sndure peb sorte poen, ha de exposein meme é vuhé, pe vehai necessaire, eit quement-cé ?

Hui ol arzé, Crechenion courageus peré en dès souffret quement eit bon lezen, guir disciplet de Jesus, covessorion veritable er fé, tut purifiet dré er bersecution, laqueit en devehan boquet ar hou coronne, én ur ober en aivre mat e bresentan doh. Hum laqueit ag en tu guenein ; hum laqueit ag en tu guet ol en dut santel, ha groamb ol ensemble bresel d'en diaul, én hum cherrigein ag er livre-man eit quement-eé.





# SCIENCE ER SALVEDIGUEAH.

## *QUÆSTIONEU GENERAL.*

D. PEh hanv oh hoi me hroédur, pé mem brer? N.° 1.
*R.* Yehan, Pierre, pé etc.
D. Men en e huès-hui het eu hanv-zé?
*R.* Er Vadient.
D. Badéet oh arzé?
*R.* Ya, dré græce Doué.
D. Peh avantage e huès-hui cavet ér Vadient?
*R.* En avantage a vat chrechein.
D. Peh avantage n henneh?
*R.* Un avantage brassoh eit het Prince na Roué.
D. Penaus en e huès-hui meritet en avantage-zé?
*R.* Ne mès quet ean meritet; mæs Doué en dès her reit dein dré é vadeleah pure, à gause de vériten Jesus-Christ.

D. É petra e consiste en avantage a vet chrechein?

*R.* E vet croédur d'en Ilis ha heritour d'er Baradonès.

D A necessaire u het hadéet eit quement-cé?

10. 3. 5. *R.* Ya; hemp er Vadient a zeur, a zezir pe a hoaid, n'eller qnet antrein én Ilis, na bet ingorto ag er Baradoués.

D. Er ré hadéet a y e zou ol sur ag er Baradouès?

*R.* Ya, mar carant derhel fidel doh hou Badient.

D. En hérétiquet er schismatiquet a n'hou dès quet evé er meme assurance?

*R.* Naren, a pe renonçant d'er promesseu a ou Badient, en ur revoltein doh en Ilis.

D. Er grechenion catholique a vice ér atat a hebet a y e ell het ingorto ag er Baradouès?

*R.* Nepas; me ne vennant renoncein d'en diaul, dé vombancen ha d'é aivreu, el ma heint obliget dré er Vadient.

D. De petra e chervige arzé er Vadient d'er sorte tut-cé?

*R.* D'hou hondannein rustoh, a pe ne vennant quet derhel doh-t-hi.

N.o 2. D. A n'en du quet libre de beb unan bivein d'é fantasie, pé ahoel heli er lezen e garou?

— *R.* Naren, a p'hen dès Jesus-Christ commandet d'en ol derhel doh unan, edan hoen a zanation.

D. Pehani u er lezen-zé?

*R.* Er lezen catholique é pehani e vivan.

D. Doh petra e onyet bui e ma honneh u er guir lezen quentoh eit er ral ?

*R.* Doh er prophetieu ha doh er miracleu ar beré e ma diazéet.

D. Ar beh prophetieu e ma diazéet er lezen a grecheneah ?

*R.* Ar hrophetieu hemp nombre, a oudé commencement er bet, hac en dès hum accomplisset reh én Jesus-Christ hao én é lezen.

D. Ar heh miracleu e ma hi diazéet ?

*R.* Ar viracleu er hrophetet, ar viracleu hun Salver, ar viracleu en apostolet, hac ar er miracleu e hum rei én Ilis het fin er het.

D. A ne eller quet het trompet dust d'er prophetieu ha d'er miracleu-zé ?

*R.* Naren; a vihanoh laret e tebai en drompereah aberh Doué, a pe ne ell donnet er prophetieu ha miracleu meit a é zorn.

D. A ne ell quet evé hum gavet prophetieu ha miracleu ér lezenneu aral ?

*R.* Naren ; rac jamæs en Eutru-Doué ne ell secour doh er faussonie.

D. A n'en dès quet het prophetieu ha miracleu ér lezen ancien, hanvet lezen Moyse ?

*R.* Bou ; mæs er lezen-zé e ouai ur lezen veritable hac a berh Doué, en atterdant en hani a grecheneah e zelié donnet en hé leh.

D. Petra e ellet hui laret eit pellat peb doutance eu fæt ag er lezen catholique e heliet ?

*R.* Chetu er peh e laran hac e zeli laret peh dein ræsonnable. » Bet e zou un Doué, nitra splannoh. « Jesus-Christ e zou Doué, nitra surroh, a p'hen « dés groeit miracleu eit en discouein : guir u « arzé er lezen en dés reit, a pé ne ell quet. « Doué hun trompein. »

1 Joan. 5. 10 D. Mæs a sur oh hui tout e fait e ma er lezen-zé e heliet ?

*R.* Ya, a p'en dou sur e helian er lezen en dés perdeguet ean meme, er lezen en dés perdeguet é apostolet, hac a berdegou perpet en Ilis a é berh.

D. En héretiquet ha achismatiquet a ne ellant quet laret er meme tra, a p'en deint badéet quer clous el er grechenion catholique ?

*R.* Naren; rac Jeans-Christ n'en dés quet reit diue lezen, mæs unan hemp quin, hac el n'en dés meit Eph. 4. 5. un Doué, meit ur Vadient, meit ur Baradoués, nen déa evé meit ur fé, meit un Ilis, meit ur lezen veritable.

D. Petra e elleheh-hui laret d'ur payan eit discoveia dehou n'en dn quet mat é lezen ?

*R.* Me larehai dehou penaus el me hu splan ne ell bet meit un Doué, e ma ur folleab vras adoreia estroh eit unan, ha surtont adorein en treu crouéet ha bet er lonnet infamman.

D. Petra e lareheh-hui d'un heretique eit discouein dehou e ma fariet ?

*R.* Me larehai guet Jesus-Christ penaus en hani ne chelen quet en Ilis, e zeli het sellet el ur payan, el ur pehour publique; hac é vou condannat ol ar ré ne gredeint quet parfait er peh e anseign en Ilis ag er hetan poent bet en devehan. Math. 18. 17. Marc 16. 16.

D. Ha petra e lareheh-hui d'ur schismatique ?

*R.* Me larehai penaus el n'en da quet fin vat guet gurein aaparet doh er vamr, guet devet e guitta er bugul, guet bugalé revoltet doh hou zad; nen da quet evé el me fante, guet chrechenion e hum separe dob er vugulion legitime, ha surtout duh er hetan a nehai, pehani e zou en tad santel er Pah, vicaire Jesus-Christ ar en doar. ✠ 1.

D. A mat u disputal doh en dud fariet ar er fé, eit hou degasse én hænt mat ?

*R.* Nepas; rac quement-cé e zou ordinærement inutil eit hai, ha quasi berpet dangerus eit en hani a her groa, me n'hen dès cargue a guement-cé.

D. Peneus e telie arzé er fidelet hum gomportein e quever er sorte tud-cé ?

*R.* Y e zeli pedein Doué de zigor hou deulegat, ha hivein én peah guet hai; mæs evehat a hou hantein guet eun a hum gol guet hai. 2 Jean. 10.

## A SIGN ER HRECHEIN.

N.° 1. D. PEhani u sign pé merche principal er brechein?

*R.* Sign er groez.

D. Perac e quemer er grechenion er sign-zé?

*R.* Rac dré er groez en dès Jesus-Christ prenet er bet ha formet en Ilis.

D. Penaus e rer sign er groez?

*R.* Her gober e rer en ur laquat en dorn deheu ar en tal, goudé ar er galon, nezé ar er scoé glei hac ar er scoé deheu, en ur laret er honzeu-man: En hanv en Tad, hac er Mab, hac er Speret-santel.

D. Petra e venner representein dré er sign-zé?

*R.* Vennein e rer representein er groez ar behani en hen dès marvet Jesus-Christ eit hun prenein.

D. A hetra e teli donnet chonge demp a pe ramp sign er groez?

*R.* Délièin e ramp chongeal penaus n'en dès meit un Doné é tri person, ha penaus en eil person en dès hum roneit deia, hs marvet aveit omp ér groez.

D. Perac e larer er guirien man *én hanv*, ha ne pas *én hanveu*?

*R.* Eit rein de antend n'en dès meit un Doné hemp quin.

D. Perac e larer *en Tad, hac er Mab, hac er Speret-santel ?*

*R.* Eit discoueiu e hès tri person én Doué.

D. Perac e hanver quetan tout en Tad, en ur laquat en dorn sr en tal ?

*R.* Eit formein lein er groez, ha discoein e ma en Tad er hetan ag en tri person.

D. Perac e hanver er Mab azlerh en Tad ?

*R.* Rac me hu en eil person ag en Drindet.

D. Perac e laquer en dorn sr er galon en ur brunoneein é hanv ?

*R.* Eit formein troet er groez, ha discoein en hen dès hum groeit dein étré zigosté er Urhiès glorius Vari.

D. Perac e prononcer hanv er Speret santel én ur basseie en dorn ag er scoé glei d'er scoé dehou ?

*R.* Eit formein divrch er groez, ha discoein é ta er Speret adorable-zé ag en Tad hac ag er Mab, el er lism eternel a hou harauté.

D. A deliein e rer gober sign er groez guet attention ha respet ? N.° 2.

*R.* Ya, me ne venner offancein Doué ha divertissein en diaulet.

D. A deliein e rer gober sign er groez liès ?

*R.* Ya, ha sortout ér hommencemant ag en aivreu principal, a pe saver, a pen d'er de gousquet, e p'hum laquer de bedein, ha quer liès gueh

el me hum gaver en un danger pé en un tentation benac.

D. De betra e chervige gober sign er groez quer liès?

*R.* De zegassa chonge demp a Zoué é peb momant hac é peb leh, quer clous el d'hun dihuen doh malice en diaul ha doh peb accident.

## AG EN DOCTRINE A GRECHENEAH.

N.° 1. D. A Behan e ma deit en doctrine a grecheneah?

*R.* A zorn en Entru-Doué, dré guenneu Jesus-Christ é vab.

Act. 11. 26. D. A behan é ta demp en hanv a *grechén* pé *christien?*

*R.* A banv Jesus-Christ, pehani e zou mæstre ha doctor en ol grechenion.

D. Dré betra e ma Jesus-Christ hun mæstre ha doctor?

*R.* Dré me hen dès hun anseigoet eau meme a gommance, ha me hun anseigne hounh bamdé dré guennen en Ilis.

D. Penaus e ellamp-ni bet é ziscïplet, ha meritein en hanv a grechein?

*R.* En ur gredein ferme er peb en dès anseignet, hac én ur ober er peb en dès commandet.

D. Petra en dès anseignet Jesus-Christ?

*R.* Ol er peh e ra demp en Ilis a é berh de gredein

D. Penaus e hanver en anseignement-cé ?

*R.* Hen hanvein e rer en doctrine a grecheneah.

D. A obliget e ver de zisquein en doctrine-zé ? N.o 2.

*R.* Ya, obliget ver absolument de zisquein er poendeu principalan a nehi, ha d'ou heli fidelement.

D. Perac ?

*R.* Rac n'en dès quet a salvedigueah hemp goement-cé.

D. A obliget e ver evé de anseiguement doctrine-zé ?

*R.* Ya, edan hoen a behet marvel hac a zamnation.

D. Pine e zoo obliget de guement-cé ?

*R.* En tadeu ha mammeu e quever hou hugalé, hac er vugulion spirituel é quever hou devet.

D. A n'en dès hani aral obliget meit er ré-zé ?

*R.* Bou ; ol er ré en dès cargue ag er ral, ha specialement er Vistre hac er Mæstrezet, e zou evé absolumant obliget.

D. Perac ?

*R.* Rac en hani n'en dès qnet sonrci a é dut, ha specialement ag er ré e zou én é di, en dès renoncet d'er fé, hac e zou goah eit un infidel, e met sant Paul. 1. Tim. 5. 8.

D. É petra e consiste ol en doctrine a grecheneah? N.o 3.

*R.* Én puar poent general.

D. Peré u er puar poent-cé ?

*R.* 1.o Er peh e zelier credein ; 2.o er peh e zelier esperein ; 3.o er peh e zelier gobar ; 4.o er peh e zelier recen.

D. Petra e zou comprenet ér pnar poent-cé ?

*R.* Er fé, en esperance, er garanté hac en aivren mat.

D. Men é caver er peh e zelier credein ?

*R.* Er *Gredo*, pé *Me gred én Doué.*

D. Men é caver er peh e zelier esperein ?

*R.* Er *Bater*, pé *Hun tad pehani e zou én Ean.*

D. Men é caver er peh e zelier gober ?

*R.* En gourhemeneu Doué ha ré en Ilis.

D. Men é caver er peh e zelier receu ?

*R.* Er Sacrementeu.

## AUGMENTATIONEU.

D. PEtra zou necessaire eit pligein de Zoué ha meritein er Baradouès ?

*R.* Er vertuieu a grecheneah.

D. Perac é laret-hui er vertuieu *a grecheneah ?*

*R.* Eit discouein penaus ér mez ag er grecheneah hac a Ilis Jesus-Christ, n'en dès meit vertuieu naturele, peré ne chervigeant de uitra aveit er Baradouès.

D. Pet sorte vertuieu a grecheneah zou ?

*R.* Deu sorte : er vertuieu e hanuer theologale, hac er vertuieu e hanuer morale.

D. Peré e er vertuieu theologale ?

*R.* Bet æs tair, peré zou er fé, en esperance hac er garanté.

D. Peré u er vertuieu morale?

*R.* Ol er vertuieu aral peré e chervige de reglein comportement ur hrechein.

D. Peré u er ré excellentan ag en neu sorte vertuieu-zé?

*R.* Er vertnieu theologale.

D. Perac e mant y er ré excellentan?

*R.* Rae me heint noploh a hou nature, ha me inourant Doué én ur fæçon parfaitoh.

D. A obliget e ver de oher liès acteu a fé, a esperance hac a garanté?

*R.* Ya; obliget e ver d'hou goher foih liés ér vuhé, ha specialement a pe arriuer guet en ousit a ræson, a pe ver tentet inep d'er vertuieu-zé, a pe beder, a pe doster d'er sacrementeu, hac a pe ver én danger a varue.

D. Petra e zelie accouragein ur hrechein d'oher liès en acteu-zé?

*R.* Er profit e rant én inean, hac en indulgenceu bras e accorde en Ilis eit quement-cé.

D. Peré u en indulgencen-zé?

*R.* Un indulgence a seih vlai ha seih guéh deuguent dé, quer liès guéh el me hou grouet, hae un indulgence pleniér éu article ag er marue gnet un aral peb mis d'en dé e garer, eit er ré e zou én accoustumance d'hou gober bamdé. Benoît 13 en 1728; et Benoît 14 en 1756

D. Groeit un acte à Fé.

*R.* Men Doué, me gred ferme ol er péh e hués revelet d'hou s'Ilis, rac hui u en dès ean laret, ha ne ellet quet me zrompein.

D. Groeit un acte a Esperance.

*R.* Men Doué, m'espère guet confiance a hou madeleah infini, dré veriteu Jesus-Christ hou mab, er secour a hou cræce ér bet-man, hac er vuhé éternele ér bet hont.

D. Groeit un acte a Garanté.

*R.* Men Doué, m'hou car a greis me halon, drès quement tra zou ol, rac me hoh infiniment mat, infiniment dign de vet caret; me gar eyé me nessan el on me hunan, a balamor doh.

# QUETAN POENT.

## AG ER PEH E ZELIER CREDEIN, *PÉ AG ER FÉ.*

N.° D. PEtra u er Fé ?

1. *R.* Er guetan ag en tair vertu theologale; en hani e regle hun hreden.

D. Perac e ma-hi er guetan ?

*R.* Rac me tigor en or d'en ol vertuyeu aral, ha ne ell bout vertu er bet surnaturel hemp d'hi.

D. Petra e zelier credein dré er fé?

*R.* Ol er peh en dès revelet en Eutru-Doué, hac e ra demp en Ilis de gredein a é berh.

D. Pet sorte fé e zou? N.° 2.

*R.* Deu sorte, er fé *naturele*, hac er fé *surnaturele*.

D. Petra e er fé *naturele*?

*R.* Credein ar gonze hac authorité en dut.

D. Petra e er fé *surnaturele*?

*R.* Credein ar gouze hac authorité en Eutru-Doué.

D. Dré behani ag en niue fé-zé e credamp-ni er gurionnéen a hun lezeu?

*R.* Dré er fé *surnaturele*.

D. A eau eller hum drompein guet er fé *naturele*?

*R.* Ya; rac en dut e ell hum drompein, ha trompein er ral.

D. A eau eller hum drompein guet er fé *surnaturele*?

*R.* Nepas; rac Doué ne ell bet na trompet na tromper.

D. Perac ne ell Doué bet trompet?

*R.* Rac me hu infiniment habil.

D. Perac ne ell eau bet tromper?

*R.* Rac me hu er urionné meme, ha ne ell jamæs laret gueu.

D. Penaus é partager housh er fé? N.° 3.

*R.* Eu fé *biue* hac éu fé *marue*.

D. Petra u er *fé biue ?*

*R.* En hani e hum gave guet er garanté hac en aivreu mat.

D. Petra n er *fé marue ?*

*R.* En hani e hum gave hemp en aivreu, de laret n, guet er pehet marnel.

D. A ean e ell chom er fé guet er pehet marnel ?

Con. Tr. S. 6. cap. 15 *R.* Ya; en Ilis e anseign ne goller quet berpet er fé en ur gol caranté Doué.

D. A ean e eller het salvet guet er *fé marue ?*

Jacob. 2. 19. *R.* Nepas; er fé hemp en aivreu, nac en aivreu hemp er fé ne ellant quet meritein er Baradouès.

N.o 4. D. E peh feçon e partager houah er fé ?

*R.* En *fé generale* hac én *fé particuliere.*

D. Petra u er *fé generale ?*

*R.* Credein én general en ol articleu ag er fé, hemp hou hanauet na difforh.

D. Petra n er *fé particulier ?*

*R.* Credein, hanauet ha difforh articleu er fé.

D. Er *fé generale* a hi e zou assæs eit het salvet ?

*R.* Nepas, rac me hès ér lezen articleu principal e zou ret absolument gout ha credein én particulier.

D. Peré u en articlen-zé ?

*R.* Bet æs a zen sorte: er ré quetan quen necessaire el er Vadient meme, hac e zou mysterieu en Drindet, en Incarnation hac er Redemption; er ré devehan, dust n'en deint quet ag er meme neces-

sité, e zeli naouah absolument bet disquet edan boen a behet maruel, hac e zou er vertuieu, er finieu devehan, er pehedeu, er sacrementeu, er gredo, ha gourhemeneu Doné guet ré en Ilis.

D. A necessaire u absolument gont en articlen-zé par cœur, el me heint ér hatechim?

*R.* Nepas; assæa u hou homprenein ha hon disforh en eil doh eguilé; er guellan a naouah hou disquein guir ha guir, hac er vugalé surtout ne zeliant jamæa manquein de guement-cé.

D. Petra e zelier chongeal ag er ré ne ouyant quet en articlen-zé, pé e hou goner hemp hon disforh?

*R.* Ret u chongal é mant én stat a behet maruel hac é rant covessionneu hac communionneu sacrilege a oudé me viuant én un ignorance quer criminele.

D. A n'en dés quet guehavé danger é studial er gurionnéeu ag er fé?

*R.* Naren, meit m'her greher perpet guet un esprit humble, hemp clah comprenein er mysterieu e ven Doué cuhein dohomp. Eccl. 3. 22. Prov. 25, 27.

D. Penaus e peher inep d'er fé? N.o

*R.* E puemp façon principale 1.o E examinein en articleu a nehai guet rai a guriosité. 2.o E refuse a gredein ferme ol er peh e anseign en Ilia. 3.o E chom én ignorance ag er peh e zelier ihuein. 4.o E lein hemp permission er livreu e hum gue- 5.

mer doh-t-hi. 5.º Enfin é conze pé é cheleuet conze inep-t-hi.

D. A dangerus u pebein inep d'er fé ?

Heb 6.4. *R.* Ya dangerus bras ; rac pe zivarcher ur neh ag ar fé, e ma diez braa retourn én hi el me faut.

ER GREDO

D. Men e caver en treu principallan a zelier credein dré er fé ?

*R.* Er *Gredo*, pé é Symbole en apostolet.

N.º 1.

D. Perac e banver er *gredo* symbole en apostolet ?

*R.* Rac me hu bet composet, hervé me her hreder, dré en deuzec apostol ensemble, ha me hen disco en deuzec article e zou en hi, hervé en nombre a nehai.

D. Men ba pégourz en hou dès y bé homposet ?

*R.* Er guer a Jerusalem, goudé er Pentecost, quent hum separein eit perdeg dré er bet.

D. Eit petra en hou dès y composet er symbole-zé ?

*R.* Eit rein d'er grechenion ur fæçon reh ha berre d'ober profession ag er fé.

N.º 2.

D. Petra ouai en apostolet ?

*R.* Deuzec dein choeset dré Jesus-Christ eit perdeg é lezen ha formein en Ilis.

D. Hannet en deuzec apostol-zé.

*R.* Pierre hac é vrer André : Jacquea bac é vrer Yehan : Philippe ha Barthelemi : Thomas ha Maben : Simon ha Judas, guet é vrer Jacques er hiban, ha Judas en traitour é leh pehani e taa Mathias. D. Men

D. Men en en donai Jesus-Christ choeset é apostolet ?

*R.* Er ranteleah a Jerusalem, a visq er bohle izellan.

D. Perac en hou choesaa ean ag er stat izel-zé ?

*R.* Eit discoein reh d'en ol n'en du quet het plantet er fé dré hahiltet ha puissance en dut; mæs dré un nerh pur a ziarlué.

D. En apostolet a ne ouent quet tut habil a gommance ?

*R.* Naran; forh ignorant ouent bet er moment ma tisquennas er Speret santel ar nehai dé er Pentecost. Act. 4 v.

D. Penaus é partager en articlen ag er *Gredo ?*

*R.* En tri lot, hervé en tri person ag en Drindet: er hetan articl e sel en Tad: en hueh aral e sel er Mab, hac er puemp devehan er Speret-santel, guet en Ilis e zou edan é assistance.



# ER GREDO.

## QUETAN ARTICLE.

D. Pehani n er hetan article ag er *Gredo ?* N.° 1.

*R. Me gred én Doué en Tad ol-buissant, croućour d'en ean ha d'en douar.*

D. Perac e laret-hui *me gred ?*

*R.* Eit discoeiu ne zoutan quet ar er fé, hac en e mês ur greden assurettoh eit ne uéleheu guet men deulegat ha me toucheheu guet men dornen.

D. Perac en e huès-hui ur greden quen assuret?

*R.* Rac ne gredan dré er fé meit er peh e zou revelet guet Doué.

D. Dré betra e ouyet-hui e ma revelet guet Doué?

*R.* Dré anseignemeut en Ilis pehani e gonze ar é lerh.

D. A sur u e hès un Doué?

*R.* Ya; rac me compreuer reh é hès ur hroéour, éu ur uélet treu crouéet, el me compreuer é hès un artizant, a pe uéler labour groeit.

D. Perac e laret-hui *me gred én Doué*, ha nepas *me gred é hès un Doué?*

*R.* Eit discoeiu ne gredau quet hemp qein é hès un Doué, mæs é credan quemeut-cé ar é gonze, hac e ma me ol esperance én hou ér bet man hac ér bet aral.

N.° 2. D. Perac e laret-hui *me gred én Doué*, ha nepas *én Doüeeu?*

*R.* Eit discoeiu n'eu don quet ur payan, hac e compreuau ne ell bet meit un Doué.

D. Penaus e comprenet-hui ne ell bet meit un Doué?

*R.* Rac Doué zo mestre general, ha ne hel bout meit ur mestre general.

D. A ne gredet quement-cé meit rac me her homprenet?

*R.* Bon; m'her bred principalement a gause me hu revelet; ha dré guement-cé en be mès ur fé surnaturele.

D. Petra a Doué? N.° 3.

*R.* Esprit mab dein nen du quet capable de gomprenein petra u; ni e ouer naonah dré er fé, ha dré er ræson meme, e ma ur speret éternel hac infini en é berfectioneu. Job 11. 7. Jeremie 32. 19.

D. A Doué en dès ur horf ha membreu?

*R.* Nepas; a pen du ur pur esprit.

D. A Doué en dès discobarn ha deulegat?

*R.* Nepas.

D. Ne glen na ne uéle arzé nitra?

*R.* Bon; ean e gleu tout hac e uéle tout. Psal 93. 9.

D. Guet petra e uéle hac e cleu ean?

*R.* Guet é esprit hac é entendement infini. Job 10. 4.

D. A ean en dès divreh ha dorneu?

*R.* Nepas; a pe neu dès quet a gorf.

D. Perac é larer arzé guéhavé en hen dès discoharn, deulegat ha dorneu?

*R.* Eit conze doh en dut ér feçon me heint capable de antand.

D. A pe nen dès na divreh na dorneu, penaus en hen dès ean crouéet er bet?

*R.* Dré é ol-buissance.

D. A Doué en dès un inean?

*R.* Nepas; rac en inean e zou crouéet, ha n'en dès nitra crouéet én Doué.

D. Petra e arzé én Eutru-Doué, a pe n'en dès na corf, nac inean ?

*R.* Doué e zou ur speret pur, infiniment habil, puissant, just ha parfait é peb mode, croueour de guement tra zou, ha juge souverain en ol dut.

N.° 4. D. Pet nature e zou én Doué ?

*R.* Unan hemp quin.

D. Pet entendement e zou én Doué ?

*R.* Unan hemp quin.

D. Pet volanté e zou én Doué ?

*R.* Unan hemp quin.

D. Pet person e zou én Doué ?

*R.* Tri, hac a gause de guement-cé en heu hanver en Drindet.

D. Penaus e houyet-hui é hès tri person én Doué ?

Math.3 16 Luc 4.21, *R.* Rac me hu revelet guet Doue, hac anseignet dré en Ilis.

D. Pé hanv en dès en tri person-zé ?

*R.* Er hetan e zou hanvet *en Tad*, en eil *er Mab*, hac en drivet *er Speret-santel.*

D. Peb hani ag en tri person-zé a ean e zou Doué ?

*R.* Ya; en Tad e zou Doué, er Mab e zou Doué, hac er Speret-santel e zou Doué.

D. Bet e zou arzé tri Doué ?

*R.* Nepas; en tri person-zé nen deint meit un Doué hemp quin, rac n'hou dès meit er meme nature divin hac er meme perfectioneu.

D. Nen deint quet arzé distinguet en eil doh eguilé?

*R.* Bou; rae person en tad nen du quet er meme person guet hani er mab, person er mab nen du quet er meme guet hani en tad, nae enfin person er speret-santel nen du quet er meme guet hani en tad pé hani er mab.

D. A ean e eller comprenein quement-eé?

*R.* Nepas; e vibannoh, ne vebai quet ur mystere.

D. A ne elleber quet cavet un exemple benac eit sclerrat un nebedic er mystere-zé.

*R.* Bou; her havein e ramp én hun mean prope, Gen. 1. 27. pehaní e zon erouéet doh limage en Eutru-Doué: rac me bés én hi tri zra difforhet mat, peré e zou en entendement, er memoire, hac er volanté; ha ne raut naouah meit er meme inean.

D. En tri person ag en Drindet a y e zou separet en eil doh eguilé?

*R.* Nepas; difforhet eint, mès nepas separet, a pe ne rant meit er meme Doué.

D. Perae e hanver er hetan person *en tad?* N.o 5.

*R.* Rae me ta er mab a nehou a ol eternité.

D. A biue e ta en tad?

*R.* A hâni.

D. A biue e ta er mab?

*R.* Ag en tad.

D. A biue e ta er speret-santel?

*R.* Ag en tad hac ag er mab.

D. A ean zon tu da gomprenein quement-cé ?

*R.* Nepas ; rac impossible e comprenein en nature a Zoué.

D. Penaus e heller arzé her bredein ?

*R.* Rac me hu anseignet dré er fé.

D. Penaus e hel en tri person ag en Drindet bet quen ancien unan el en aral, a pe zant en eil a eguilé ?

*R.* Rac me tant a ol eternité unan ag en aral.

D. Peh exemple e ellehai chervige de expliquein un nebedic quement-cé ?

*R.* Exemple en hiaul ; rac a dan en hiaul e ta er splander, ag en tan hac ag er splander e ta en tuemder, ha neouah en tan, er splander hac en tuemder ag en hiaul e zou quen ancien unan el en aral, dust me tant en eil a eguilé.

D. Perac e larer arzé, er hetan, en eil, hac en drivet person ?

*R.* Quement-cé ne signifie quet e mant unan quent en aral, mès hou hanvein e rer ag er mode-cé unan arlerh en aral, el me elleher contein en eil arlerh eguilé, tri peh eur pe argant ag er meme amzer, ag er meme mol, ag er meme talvedigueah.

D. Perac arzé é peinter en tad edan limage un dein ancien ?

Dan. 7. 9. *R.* Eit discoein demp, a guement me heller, dré figurieu naturele, e ma a ol eternité.

D. Peb hani ag en tri person a y e zon quemeñt é peb tra nnan el en aral ? N.° 6.

*R.* Ya ; a pe ne rant meit er meme Doué.

D. Perac arzé é hanver er hetan person *en Tad ol-buissant ?*

*R.* Rac d'en tad e appartein *en ol-buissance* en ur fæçon speciale, el me appartein *en habilitet* d'er mab, hac er *garanté* d'er speret-santel, dust me heint veritablement quer puissant, quen habil, quer caranteus nnan el en aral.

D. Er mab hac er speret-santel e zon arzé ol-buissant ha croueour quer cloua el en tad ?

*R.* Ya ; e pen deint é peb tra quement el d'hou.

D. A Doué e zon croueour de guement tra zou ? Joan. 1. 3.

*R.* Ya ; a pe n'en dès meit hou e ell croueein. Apo. iv. 8

D. Perac arzé e larer hemp quin *croueour d'en ean ha d'en douar*, hemp conze a nitra erel ?

*R.* Rac dré en neu guir-zé é comprener el er peb e zon crouéet ag er hetan tra bet en devehan.

D. Petra en dès Doué crouéet én Ean ? · N.° 7.

*R.* En Ælet.

D. Petra u en Ælet ?

*R.* Espridéu hemp corf.

D. Perac arzé en hou representer guet ur horf el mab dein, ha divasquel el pichonnet ?

*R.* Rac me hou dès apparisset liès ag er mode-cé hac eit rein de entend e mant prompt ha acan d'obar volanté Doué.

D. A y on dèa un inean ?

*R.* Nepas, rac en inean e zou cronéet eit het guet ur horf, hac en ælet n'en dèa quet a gorf.

D. Eit petra é ma crouéat en ælet ?

*R.* Eit adorein Doué hemp cesse hac assistein en dut.

D. A ean e zou calz a ælet ?

*R.* Ya, un nombre quasi infini.

D. E pet rumat e mant y partaget ?

*R.* E naue rumat different, ol parfætoh pé parfæt.

D. Hanvet en naue rumat-cé.

*R.* 1.o en Ælet; 2.o en Arhælet; 3.o er Brincipantéet; 4.o er Buissanceu; 5.o er Vertueu; 6.o en Dominatioueu; 7.o en Thronet; 8.o er Cherubinet, 9.o er Seraphinet.

D. Peré a nehai e hum velhe particulièrement ag en dut ?

*R.* En ælet gardien.

D. Petra u en ælet gardien ?

*R.* Esprideu eurus, ag er rumat izellan, davoyet a berh Doué eit gonarn en dut, ha secour doh hou salvediguéah.

D. A ean e zou calz a ælet gardien ?

*R.* Ya ; peh dein en dèa é hani, ag er hetan moment a é vuhé het en devehan.

D. Petra e zeli peh unan dé ael mat ?

*R.* Tri zra principal, respet, caranté ha confiance.

D. A Doué u en dès evé crouéet en diaulet? N.º 8.

*R.* Ya.

D. Penaos en hen dès ean crouéet un drs quen horrible?

*R.* Quer cair ha quer parfæt euent a gommance el en ælet aral; mæs hun gollet ou dès a hou goal.

D. Penaus e ma arriue er malheur-zé guetai?

*R.* Dré er pehet a orgueil, é clah hum seuel quen inhuel el en Eutru-Doué.

D. En diaulet a y on dès er horf?

*R.* Nepas; n'en deint meit esprideu fal, dust me apparissant guéhavé edan formen different, dré bermission en Eutru-Doué.

D. Men e ma en diaulet?

*R.* En inhuern, ha partout dré er bet, eit tentein en dut ha goher poen dehai a guement me hellant.

D. A hras u puissance en diaulet?

*R.* Ya; capable eint de oher peh sorte droog, Job 41. 24. p'hou lausquehai en Eutru-Doué.

D. Petra en dès Doué crouéet ar en douar? N.º 9.

*R.* Ol er peh e zou drest d'hun pen, edan hun treit, ha deu dro demp; er peh ne uélamp quet, quer clous el er peh e nélamp, ar en douar, ér mor, hac ér firmament.

D. Eit petra en hen dès ean crouéet ol en treu-zé?

*R.* Eit é hloér prope ha profit mab dein. Prov. 16. 4. Psal 6, 7 et 8

D. Petra u mab dein?

en. 1. 18. *R.* Er parfaitan tra arlerh en ælet; er roné ag er bet man.

D. Pine en dès ean crouéet ha savet quen inhuel ?

*R.* En Eutru-Doué, dré é vadeleah hemp quin.

D. Eit petra en dès Doué crouéet mab dein ?

*R.* Eit ben hanauein, her hárein, her chervigein ér bet man, ha bet eurus guet hon ér het aral, durant un eternité.

D. A crouéet u bet mah dein, pé formet ?

*R.* Crouéet u het hervé en inean, ha formet hervé er horf.

D. Petra u crouéein ?

*R.* Gober un dra hanac a nitra.

D. Petra u formein ?

*R.* Goher un dra henac a un dra aral.

D. Pine e ell crouéein ?

*R.* Doué hemp quin.

D. En dut pe en ælet a ne ellant quet evé crouéein ?

*R.* Naren; rac ne ellant goher tra erbet a nitra.

D. Penaus e crouéas en Eutru-Doué er hetan dein ?

en. 2. 7. *R.* E composein dehou ur horf ag un nehedic douar, hac én ur rein er vuhé d'er horf-cé, en ur laquat un inean én hon.

D. Penaus e crouéas ean er guetan moès ?

en. 2. 21. *R.* Doh hé zennein a gosté er hetan dein, hac é rein dehi un inean el dehou ?

D. Peh hany ouai er hetan dein hac er guetan moès ?

*R.* Adam hac Eve.

D. Men eu hen douai Doué hou laqueit doh hou hrouéein ?

*R.* En ur leh eurus ag en douar hanvet er Baradoués terrestre.

D. A y e chommas pel ino ?

*R.* Nepas; y e veritas prompt bet forhânet a nehon.

D. Penaus en hou douai y meritet quement-cé ?

*R.* É tiboissein de Zoué, el me hu merchet ar-lerh, én deovet article ag er Gredo.

D A Doué en doai bet calz a boen e croueéin mab dein guet ol er peh e zou én ean hac én douar ? Psal. 148. 5.

*R.* Nepas; n'hou des coustet dehou meit ur guir.

D. Peguement amzer e laquas ean d'hou hrouéein ? Gen. p. 1.

*R.* Hueh dé.

D. A ne ellé quet hou hrouéein én herroh amzer ?

*R.* Bou; én ur moment, pen devé câret.

D. En diaul a n'en dès quet evé crouéet mar a dra? N.o

*R.* Naren, nen dès meit Doué e ell croueéin. 10.

D. Pine en dès arzé crouéet er serpentet, en amprehonnet, ha peh tra ag er meme sorte ?

*R.* En Eutru-Doué.

D. Penaus en hen dès Doué croueét treu quer fal ?

*R.* Ne ouent quet fal, quent pehet Adam, hac a oudé meme uen dès nitra ne chervige d'ur vat Eccl. 39 33, etc. benac, pé en ur ziscoein puissance en Eutru-Doué, pé é castien mab dein, pé eu ur four-nissein dehou hiuance ha remeden.

N.o D. Men e ma Doué ?
11. *R.* E ma én Ean, én douar, ha partout.

D. Men e honai ean quent me croueás en eau hac en douar ?

*R.* En hon é hunan, bemp doher a nitra.

D. Mar du Doué partout, é ma evé én tan hac én deur ?

*R.* Ya.

D. Penana e bel ean arzé hun viret a losquein bac a véein ?

*R.* Dré é nature infiniment parfait, pehani ne ell souffrein a berb nitra.

D. Reit un exemple benac haval dob quement-cé ?

*R.* Eu tairenneu hiaul e antre hac e chom én tan quer cloua el én deur, ha naouah ne losquant, na ne glubant quet.

D. E pet fæçon e ma Doué partout ?

R. En diue fæçon principale ; dré é buissance ha dré é bresence.

D. Penaus e ma ean partont dré é buissance ?

R. E conservein hac é condui ol er peh en dès croulet.

D. Penans e ma eaṅ partout dré é brésence ?

R. E huélet, é cleuet, é banauet tout, bet er chongen disterran.

D. A p'en du Doué partout, penans e creder gober quement a zrong dirac-t-hon ?

*R.* Rac ne chonger quasi jamæs en é bresence.

D. A Doué e zou evé én inhuern ?

*R.* Ya ; e ma én inhuern dré é justice, é punissein er ré danet, èl ma hu ér Baradouès dré é vadeleah, é recompensein er ré salvet.

D. A Doué n'en du quet én ur fæçon speciale é mar-a-leh ér bet-man ?

*R.* Bou ; én Ilisieu consacret dehou, hac é colon er ré e zon én stat a græce. 2 Cor. 6. 16. 2. Paral. 2. 16. Joan. 14. 23.

## EIL ARTICLE AG ER GREDO.

N.o 1.

D. PEhani e en eil article ag er Gredo ?

*R. Hac én Jesus-Christ é vab unique hun eutru.*

D. Petra e zeliamp ni credein dré en eil article-zé ?

*R.* Ni e zeli credein e ma Jesus-Christ guir Doué, mab unique en tad eternel, hac en eil person ag en Drindet.

D. Perac e hanver Jesus-Christ *mab unique* en tad éternel ?

*R.* Rac n'en dès meit ou mab de Zoué.

D. Er Sænt én Ean, hac en dut santel ar en doar, a n'en deint quet evé hugalé de Zoué ?

*R.* N'en deint quet hugalé naturel de Zoué, é pe n'hou dès quet er meme nature guet-hou ; mæs quemeret en dès y eit é vugalé doh hou hrouéein ha doh hou frenein dré ouait é vab unique. 1. Joan. 3. 1.

D. A Jesus-Christ e zou quement é peb tra el é dad ?

Joan. 14. 2. *R.* Ya, hervé me hu Doué; mæs nepas hervé me hu dein, el m'hen dès her laret ean meme.

N.° D. Perac en her galvamp-ni *hun eutru ?*

2. *R.* Rac estroh eit m'hen dès hun hrouëet guet en tad hac er speret santel, en hen dès hoah hun prenet en ur vervel aveit-omp.

D. Pegourz en en dès ean quemeret en hanv a Jesus ?

*R.* A p'hen dès vennet hum ober dein aveit omp.

Luc. 1. 31. D. Piue en dès reit en hanv-zé dehou ?

*R.* En arhæl Gabriel, a berh é dad éternel, quent me houai conceuet.

D. Petra e signifie en hanv a Jesus ?

*R.* Significin e ra Salver, ha deliet e ouai dehou rac me té de salvein er bet.

D. A inhuel u en hanv a Jesus ?

Philip. 2. 10. *R.* Ya, en hanv-zé e zou drès de ol en hanveu eral, e mé sant Paul, hac ol er peh e zou er en-doar, edan en doar hac én Ean meme e zeli soublein izel edan d'hou.

D. A deliein e rer hen dout confiance én hanv a Jesus ?

*R.* Ya; ur gonfiance vras én ol doberen spirituel ha temporel.

D. A mat u prononcein en hanv-zé liès ?

*R.* Ya; meit m'her prononcehor herpet guet respet, el me verite, ha nepas hemp attentioñ, el me ra ur lot cair.

D. A n'eu dès gouil er bet én Ilis eit inourein en hanv-zé?

*R.* Bon; en eil Sul arlerh er Rouyet e zou consacret de guement-cé.

## TRIVET ARTICLE AG ER GREDO.

D. PEhani u eu drivet article ag er Gredo? N.° 1.

*R. Pehani e zou bet conceüet dré er Speret-santel, gannet ag er Urhiès glorius Varia.*

D. Petra e signifie er guir-zé: *conceüet?*

*R.* Signifiein e ra en heu dès Jesus-Christ hum Joan. 1. 14 hroeit deiu, en ur guemer ur horf hac un inean haval doh hun ré ni.

D. Eu tad hac er speret-santel e n'hon dès quet evé hum groeit deiu?

*R.* Naren; n'eu dès meit er mab é hunan.

D. A ean e cessas a vet Doué, doh hum ober dein? N.° 2.

*R.* Nepas; ne gollas quet en nature e Zoué en ur guemer en nature a zein.

D. Pet nature e zou én Jesus-Christ?

*R.* Diue; en nature e Zoué hac en nature a zein.

D. A ean e zou evé deu berson é Jesus-Christ?

*R.* Nepas; n'en dès meit nuan hemp quin, pehani e zou en eil herson ag en Drindet.

D. Penaus e hum hroa n'en dès meit ur person én Jesus-Christ, a p'en dès diue nature?

*R.* Quement-cé e zou un article a fé ne eller quet espliqueiu; ni e nel naonah un exemple a guement-cé énomp ni-meme.

D. Penaus arzé?

Symbole S. Athan. *R.* Rac dust me hès diue nature é peb dein, de laret n, ur horf hac un inean, ne rant naouah meit ur person pé un dein hemp quin: el-cé evé en nature a Zoué hac en nature a zein ne rant én Jesus-Christ meit ur person hemp quin.

D. A Jesus-Christ en dès quemeret ur horf veritable el hun hani?

*R.* Ya; a vihannoh n'en devehai quet hum hroeit dein.

D. Doué en dès arzé ur horf?

*R.* Nepas; rac Jesus-Christ n'en dès quet a gorf, hervé me hu Doué; mès hemp quin hervé me hu dein.

N.º 3. D. Penaus e tas Jesus-Christ de vet dein?

*R.* Dré opération er speret-santel, en ur fæçon surnaturele.

D. En tad ha ne secouras quet evé doh er mystère adorable-zé?

*R.* Bou; dré é volanté ol-buissant.

**D.** Perao arzé é larer bemp quin : *dré operation er speret-santel*, hemp conze ag en tad ?

*R.* Rac el me hu er mystere-zé ur mystere a garanté, e ma bet accomplisset spécialement dré er speret-santel, de hehani e attribuer er garanté.

**D.** A pen dès en tad hac er speret-santel, secouret doh er mystere-zé, perac ne larer en hou dès evé bum broait dein quer clous el er mab ?

*R.* Rac n'hou dès quet quemeret en nature a zein ; mæs er mab hemp quin.

**D.** Penaus e hanver er mystere-zé ?

*R.* Hen hanvein e rer mystere en *Incarnation*.

**D.** Men en heu dès ean hum accomplisset ? N.o

*R.* Etré zigosté er Urhiès glorius Varie. 4.

**D.** Er Urhiès e zou arzé mam de Jesus-Christ ?

*R.* Ya ; a pen du het conceuet én hi, ha formet ag é gouait.

**D.** A hi e zou evé mam de Zoné ?

*R.* Ya ; a p'hé dès gannet ur mab, pehani e zou Doué, quer clous el me hu dein.

**D.** Pina u hat tad Jesus-Christ ?

*R.* Hervé me u dein, n'en dès quet bet a dad ; ha hervé me hu Doué, é ma mab d'en tad éternel.

**D.** A sant Joseb ne ouai quet tad de Jesus-Christ ?

*R.* Naren ; ne ouai meit é dad maguer ha goarnour a herh Doué.

**D.** A ne ouai quet guir briet er Urhiès ?

*R.* Bou ; dré garanté hac alliance er galon ; mæs jamæs dré aivreu er hicq, rac berpet é chommas gurhiès quer clous el d'hy.

D. Perac é vennas en Eutru Doué me vé bet priet er Urhiès ?

*R.* Eit bé miret a vet condsnnet a gause de gannedigueah hun Salver, eit hé assistein én hé doberien, eit cuhein er mystere bras-cé doh en diaulet, hac enfin eit rein d'eu dut diméét, quer clous el d'er ral, un exemple admirable a buretet, el me lar en Tadeu santel. Hom. in festo s. Joseph.

D. A delieia e rer calz a respet hac a zevotion de sant Joseb ?

*R.* Ya ; a gause d'er santeleh vras a é vuhé, ha d'en inour en dès bet a ouarn mab Doué, hac er Urhiès é vam.

D. Penaus e hellas er Urhiès glorius Varie conceüein ha gânein J.-C. hemp col hé guerhtet ?

Isa. 7. 14. *R.* Dré ur miracle hemp havel a ol-buissance en Eutru-Doué.

D. A n'en dès devotion er het én Ilis én inour d'er mystere-zé ?

*R.* Bou ; en devotion ag en *Angelus* e larer dré dair gueh én dé, de vitin, de greis-dé ha de nos, a pe sonner er hloh eit quement-cé.

D Peh dé e houai bet conceüet hun Salvér etré zigosté er Urhiès ?

*R.* Er bempvet dé ar-nuguent a vis Merh, hanvet gouil Maria én Merh, a gause de guement-cé.

D. Penaus en hum hassas quement-cé ?

*R.* En arhæl Gabriël e zaa d'hé saludein a herh Doué, ha hum formein e ras Jesus-Christ én hi, ér moment me rescondas dehou er guirieu-man: *Cheiu aman mateh en Eutru-Doué, revou groeit dein hervé hou conze.* Luc. 1. 38.

D. Peguehet amzer e zou a oudé quement-cé ? N.o 5.

*R.* Trihueh cant vlai passet.

D. Peguehet quent e houai cronéet er het ?

*R.* Ardro puar mil vlai.

D. Peh dé e oé gânet hun Salver ?

*R.* Er bempvet dé ar-nuguent a vis en Avend, hanvet a gause de guement-cé gouil *Nendelec*, pé gannediguezh hun Salver.

D. Peh difference e hum gavas én occasion-zé etré er Urhiés glorius Varie hac er mammen aral ?

*R.* Un difference admirable ha hemp par, rac ne souffras na droug, na dirangement er bet én hé horf, ha chomhein e ras Gurhiés, goudé hen dont gânet Jesus-Christ, el me houai quent ha goudé hen dont concéuet.

D. A cavein e rer ur miracle benac ér Scriture ag er mode guet henneh ?

*R.* Ya ; Jesus-Christ e sortias ag er bé hemp dirangein er mein pehani e ouai clos mat ar nehou,

hac e antras ér Cenacle, é mesq é Apostolet, hemp digor en doreu.

D. A ne gavebeb quet un exemple bense naturel eit sclerrat quement-cé ?

*R.* Bou ; en tærenneu hiaul e antre én ti bac e sortie a nebou dré er vitreu, hemp hou zorrain na hou boucie : hac elcé evé en hum formas hac e sortias Jesus-Christ a zigosté er Urhiès, bemp gober dommage er bet én he guerhtet.

N.o 6. D. De beh termein eg er bet é ma bet gânet J.-C. ?

*R.* D'en termein merchet pel quent dré er Brofetet.

D. Men é vennas-ean bout gânet ?

Math. 2. 1. *R.* Er guerie a Vethelem, én ur reu, etré den lon brutal.

D. Perac e vennas ean bont gânet én ur leh quer peur ba quen dister ?

*R.* Eit hun disquein de zisprise er bet, ha de gârein en humilité.

Sap 18 14. D. De bet ær é vennas eau bout gânet ?

*R.* De greis-nos, én dihoeldet, rac me té de sclerieın ar bet.

D. Piue e zas er nos-cé d'er visitein ?

Luc 2. 8 *R.* Ur vanden Bugulion e ouai guet hou lonnet ar en dro de Vethelem.

D. Piue en douai y avertisset de zonet ?

Ibid 9. *R.* Un æl a berb Doué ; ha quenteh ur vanden ælet aral um joentas doh-t-ou eit cannein gloer de Zoué dirac-tai

**D.** Pe ue e zaa houah d'en adorein arlerh é ganne-digueah?

*R.* Tri Roné ag er broyen pel, dré un inspiration Math. 2-1.
a berb Doué, ha dob er splander ag ur atiren miraculus.

**D.** Men e houai ean bet casset goudé? N.° 7.

*R.* Deu-uguent dé arlerh é gannediguesh, er Ur-hiès guet sant Joseb a hen dougas d'en temple a Luc 2.22.
Jerusalem, eit hen offrein ino, hervé er lezen, ha payein er rançon merchet.

**D.** Pe ue ber receuas ino a zorneu er Urhiès?

*R.* Er Vélean ag en temple, ha specialement un dein coh ha santel hanvet Siméon, de bebani e houai bet grautéit er bonheur-zé dré er Speret santel, eit recompensein é fé.

**D.** A obliget ouai er Urhiès d'er ceremonie-zé?

*R.* Nepas; ne ouai obliget nac aveit hi, nac aveit hé mab; mæs hi her gronas dré humilité, hac eit disquein er ral de vet fidel d'er lezen.

**D.** Perac ne ouai-hi obliget aveit hi?

*R.* Rac el ne ouai quet bet el er merhiet aral, en ur gâneîn hé mab, n'hé douai dober er bet a hum burifiein.

**D.** Perac ne ouai-hi obliget eit hé mab?

*R.* Rac ne ouai quet dober a bayein rançon eit en bani e zé de bayein rançon eit en ol.

**D.** Penaus e hanver en dé me hum bresentas er Urhiès guet hé mab én temple?

*R.* Hen hanvein e rer *gouil Maria er Chandelour*, pé gouil er *Burification.*

D. Perac é ha evé berman er merhiet d'hum bresentein d'er Vëlean én Ilis arlerh hou gulvout ?

*R.* Eit heli exemple er Urhiès, ha trugarecat Doué eit bai hac eit hou hroédur.

N.o 8. D. Men e houai bet casset Jesus-Christ arlerh bet présentet én temple ?

——— *R.* Er Urhiès ha sant Joseb a hen dongas d'en

Math. 2.13 Egypte, dré avertissement un Æl, eit her huhein arac Herode.

D. Peguehet amzer é chommas ean én Egypte ?

*R.* Bet arlerh marv Herode, pebani e arriuas deu vlai arlerh.

D. Men e houai ean bet casset arlerh ?

*R.* Er Urhiès ha sant Joseb a hen degassas a re-

Math. 2.20 tourn d'er rantelesh a Jerussalem, dré avertissement un Æl; hac ean e chommas guet-hai ér guer a Nazareth.

N.o D. Pet vlai en dès Jesus-Christ biuet én ol ?

9. *R.* Tri blai ha tregont.

——— D. De beh ouait é commenças-ean perdeg ?

Luc 3. 23. *R.* Ardro en ouait a dregont vlai.

D. É petra e passas-ean ol é amzer bet a ino ?

Luc 2. 51. *R.* É hinourein é dad éternel, hac é aboissein de sant Joseb ha d'er Urhiès.

D. A ne ouyer nitra quin a vuhé hun Salver durant ol en amzer-zé ?

*R.* Naren; meit me chommas ur néh én temple a Jerusalem hemp gout é dut, de ouilieu Pasque, d'en ouait a zeuzéc vlai, ha m'her havezant enfin Luc. 2. 46. ino arlerh tri dé, é chelenet hac é interrogein en doctoret.

D. A affer en douai ean e zisquein un dra bense guet en doctoret-cé?

*R.* Nepas; a pe ré en habiltet d'en ol, n'en douai dober a zisquein nitra guet hâni; mæs ean e ras quement-cé eit disquein en dut de chelenet ha de sentein doh er ré e anseign er lezen a berh Doué.

D. Petra en dès anseignet Jesus-Christ dré ur gomportement quen humble hac ur vuhé quer cuhet?

*R.* Bet humble a galon el d'hou, pellat doh er bet, ha cârein bet ancoheit, quentoh eit inouret.

D. Petra e ras ean a pé gommançás him zisoein d'er bet?

*R.* Instructionneu hemp par, ha miracleu hemp nombre, eit digor deulegat en ol, ha discoein reh é honai er Messie grateit aveit salvein er bet.

D. Petra e arriuas a guement-cé?

*R.* Poénieu ha souffrenceu a beb mode a berh er hoble ingrat; mar a hani e sentas doh-t-hou; mæs er lot brassan e galetas hou halon, hac her hondaonnas enfin d'er marve, el me hu merchet ér buarvet article.

## PUARVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.o 1. D. PEhani u er hnarvet article ag er Gredo?

*R.* *En dès anduret edan Ponce-Pilate, e zou bet crucifiet, marue hac interret.*

D. Piue eu dès anduret ol er poéuieu-zé?

*R.* Mab Doué, en eil person ag en Drindet.

D. Hervé peh nature en hen dès ean souffret ha maruet?

*R.* Hervé en nature a zein; rac hervé en nature a Zoué ne ellé na meruel na souffrein.

D. Perac e larer arzé é ma marue en Eutru-Doué aveit omp?

*R.* Rec m'hen dès marvet Jesus-Christ, pehani e zou Doué, quer clous el me hu dein.

D. De hetra eu hen dès cherviget eu nature a Zoué én souffranceu Jesus-Christ?

*R.* De rein dehai ur merite hac un dalvedigueah infini, dré me heint souffranceu un Doué deit de vet dein.

a. Cor. 6. 15. D. Eit piue eu hen dès souffret ha maruet J.-C.?

*R.* Eit en ol dut.

D. A marue u evé eit er heherion ahurtet hac ol er ré ne vennant quet profitein a é varue?

*R.* Ya, hac a hou goal u me ne hrofitant a nehou.

D. Petra

D. Petra en dès-ean payet aveit omp ?
*R.* Er hrix ha rançon necessaire eit hun tennein a esclavage, ha digor demp er Baradouès.
D. Edan peh esclavage e houemp-ni ?
*R.* Edan esclavage er pehet ha hani en diaul.
D. Pine en donai hun laqneit én esclavage-zé ?
*R.* Adam hac Eve, dré hou diahoissance.
D. A Jesus-Christ en dès souffret assès eit delivrein ha salvein ol en dut ?
*R.* Ya, hac e vehai boah cant mil gueh davantage, a p'en du infini er brix a é souffranceu.
D. Perac arzé en hum gol quement a dut ?
*R.* Rac ne vennant quet profitein a é veriten.
D. Doh petra e ma haval er sorte tut-cé ?
*R.* Doh ur haptif ahurtet pé dissourci ne vennehai quet quemer an argant e vehai quenignet dehou eit payein é rançon.
D. A herh pine en hen dès souffret Jesus-Christ ?
*R.* A herh en ol dut, rac m'en donai hum garguet a behedeu en ol dut, ha m'en du maruet eit en ol.
D. Peh sorte poénieu en dès ean anduret ?
*R.* Poénieu a hep sorte, poénieu hemp som ha hemp mesule.
D. E petra en hen dès ean anduret ?
*R.* E qnement tra me eller andure, én é inour ha reputation, én é guærent hac amiet, én é galon ha speret; én é gorf hac é ol membreu.

D. Peguchet amzer en hen dès ean souffret?

*R.* Ag er hetan moment a é vuhé bet en devehan; mæs drès peb tra én amzer a é Bassion.

D. A ne ellé quet parrat a souffrein er poénieu-zé?

*R.* Bou, p'en devezé càret; rac hâni n'en douai pouvoir ar nehou meit dré é hermission, hac

Isa. 53. 9. *offret u bet*, e met er Prophete, *rac m'hen dès vennet.*

D. A requis e ouai dehou souffrein quement a boénieu, eit payein ranҫon er bet?

*R.* Nepaa; ellein e ré hun prenein dré un dapen hemp quin a é ouait, dré en disterran souffrance a bænt aral.

D. Perac en hen dès ean arzé vennet souffrein quement, a pe ellé hun prenein guet bihannoh?

*R.* Eit rein mui a gloèr dé dad eternele, eit discoein demp davantage er has en dès doh er pehet, ha peh quen terrible u er poénieu ag en ihuern.

N.o D. Perac e larer *édan Ponce-Pilate?*

2. *R.* Rac elcé e hanver er Juge malhurus er hondannas de souffrein ha de vervel.

D. A Jesus-Christ n'en douai anduret nitra quent bet condannet dré Ponce-Pilate?

*R.* Bou; tourmenteu ur lot cair hac a beb mode.

D. Laret er ré principalan.

Math. 26. 37. *R.* Ean e souffras quetan tout é Jardrin en Olivet, un tourment hac un agonie eahus, bet a huézein er gonait.

D. Petra e ouai cause dehou de souffrein quement én é agonie ?

*R.* Deu hoent principal; er représentation ag er peh e yé de andure én é Bassion, hac en hanaiedigueah e vé bet inutile er souffranceu-zé eit er muihan ag en dut.

D. Petra e souffras ean housh ér Jardrin ag en Olivet ?

*R.* Bet quemeret guet er Juiffet, abandonnet guet é Zisciplet, ha surtout trahisset guet Judas Math. 27.

D. Perac e ras en trahision-zé quement a boén dehou ?

*R.* Rac me bouai Judas unan ag é Apostolet, ha me hen trahissé dré ur boque.

D. Men e bouai ean bet casset ag er Jardrin-zé ?

*R.* D'er guer a Jerusalem, é ti Anne, ariet el un torfætour, ha bunteit guet en ol. Joan. 18. 12.

D. Petra e souffras ean é ti Anne ?

*R.* Outrageu a beb mode, ha surtout ur jottat horrible a berh ur servitour. Ibid. 22.

D. Men e houai ean bet casset a di Anne ?

*R.* De di Caïphe, é vabéq. Ibid. 24.

D. Petra e andurss ean é ti Caïphe ?

*R.* Bet reneyet guet sant Pierre, goleit a scopitel én é face, bandet é zeulegat el ur bouson, ha goal draitet a bet en noz. Ibid. 25 et Math. 26. 67.

D. Men e houai ean bet casset a pe zas en dé ?

Math. 27. 2. *R.* De di Pilate, gouarnour er ranteleah a berh en empereur Cæsar.

D. Men e houai ean bet casset a di Pilate?

Luc 23. 7. *R.* De di Herode, roué a Galilée, pehani e hum gavé ér moment-cé ér guer a Jerusalem.

D. Petra e anduras ean é ti Herode?

Ibid. 11. *R.* Bet goapeit guet en ol, goleit el un innoçant, guet ur saye guen, ha davoyet a retourn, dré zisprisance, de Bilate.

D. Petra e ras nezé Pilate a nehou?

Joan. 19 1 *R.* Ean e gommandas en nuahein, er staguein doh ur pilær, ha en dispen a dauleu.

D. Penaus é hellas ean pad hemp meruel edan quement a dauleu?

*R.* Dré é buissance infini, pehani e gresqué é nerh eit cresqnein é souffranceu.

D. Petra e souffras hoah hun Salver é ti Pilate?

Ibid. 2. *R.* Bet coronnet guet spern, goleit guet ur vantel scarlate, ha houfonnet a beb quis.

D. Petra e ras Pilate a nehou arlerh quement-cé?

Ibid. 16. *R.* Ean her hondannas de vet crucifiet.

No. 3. D. Petra e signifie bet crucifiet?

*R.* Bet staguet doh ur groez, ha lansquet ino de veruel.

D. Peran e vennas Jesus-Christ meruel ar ur groez, quentoh eit é mode ar bet arall?

*R.* Eit hen dout er marue méhussant tout, ha repa-

rein dré er goeden ag er groez en droug en douai groeit Adam dré er goeden dihuennet.

D. Penaus e haa Jesus-Christ d'er maué Calvar, eit het crucifiet ?

*R.* Guet ur goronne spern ar é ben, ur gorden doh é oug, ur groez pouner ar é ziscoé, hac é creis outrageu en ol. Joan. 19. 17.

D. Pêtra e arriüas guetou ar eu hent d'er Halvar ?

*R.* Deu dra remarquable.

D. Pehani u er hetan tra ?

*R.* Ean a gouéhas, manque a nerh, edan é groez, hac un dianvesour hanvet *Symon er Cyrenéen*, a her secourras d'hé doug ar é lerh. Math. 27. 32.

D Pehani u en eil tra ?

*R.* Ean e rancontras é vam beniguet én ur mòr a glahar, hac un tropat merhiet devot a Jerusalem é ouileïn a gause dehou. Luc. 23. 27.

D. Guet petra é honai het staguet Jesus-Christ doh er groez ?

*R.* Guet tacheu bras ha luem, plantet én é dreit hac én é zorneu.

D. A conservein e rer hoah er groez pretius-cé ?

*R.* Ya; conservet u beta berman dré ur hrovidence admirable, hac en tamiguen a nehi, streüet dré ol er grecheneah, e hanver er *Langroez.*

D. De heh dé ag er sehun, ha de beh course ag eu dé é honai het crucifiet hun Salver ?

*R.* D'er Guner ardro creis-dé.

D. Petra e arriüas ér moment-cé?

Marc 15. 33. *R.* En hjaul e sclissas, dré ur miracle, hac un dihoeldet eahus e olas ol en douar bet er moment a é varue.

D. Peguehet amzer e chommas-ean ér groez quent mervel?

Math. 27. 45. *R.* A greis-dé bet tair ær de anderve.

D. Petra e hum bassas guetou durant en amzer-zé?

Marc 15. 29. *R.* Er Juivet e ras dehou vistre ha guinaigre de yvet én é sehet, hac e zalhas d'hen outragein bet en devehan moment.

D. Petra e ras Jesos-Christ ér groez quent meruel?

Luc 23 53 *R.* Ean e grattas é Varadouès d'unan ag er lairon
Joan 19 26 e ouai crucifiet guetou, ean e recommandas é
Vam de sant Yehan, ean e oulennas pardon eit
Luc 23 34 é voureuion, ean e lacas é vuhé etré zorneu é
Marc 15, 37 Dad, ean e lausquas un taul cri eit discoein e
Joan 19 30 houai Doué, hac e varvas tranquilement én ur
bléguein é hen drezehas en douar.

D. Perac e plégas ean é ben ag er mode-cé drezehas en dooar?

S. Aug. *R.* Eit discoein é varué eit rançon er het, ha rein d'en dut er merche devehan a é garanté, el é clab hou bréhatta.

D Petra e arriüas ér moment a varue Jesus-Christ?

*R.* Eo douar e greinas, er réhier e feutas, er béyeu e zigorras, er voile ag en temple e roengas, hac en ol e drebiss.

D. Petra e arriuas arlerh é varue ?

*R.* Ur soudard e doullas é gosté guet ur lance, hac en deure e ridas a nehou guet er gouait. Joan. 19. 34.

D. Men e houai bet laqueit é gorf arlerh é varue ?

*R.* Ur vanden malat ha merhiet devot, guet er Urhiéz é vam, a hen disqueunas guet respet ag er groez, a her liénas guet inour, hac en interras én ur bé neué. Math. 27. 57.

D. Perac e vennas Jesus-Christ bet interret ér mode-cé ?

*R.* Eit me vé bet splannoh é varue, guet é resurrection arlerh, hac eit disquein en dut de interrein er ré varue guet inour.

D. Petra e arrivas arlerh interrement hun Salver ?

*R.* Er peh e yamp de uélet ér buemvet article.

## PUEMVET ARTICLE AG ER GREDO.

D. Pehani u er buemvet article ag er Gredo ? N.o 1.

*R. Disquennet d'er Limbeu, en drivet dé é ma ressuscitet a varue de vue.*

D. Corf J.-Ch. a can e zisquennas d'er Limbeu ?

*R.* Nepas ; chommein e ras ér bé, ha ne zisquennas ino meit é inean guet é zivinité.

D. Petra u er Limbeu ?

*R.* Ur leh é pehani e bouai ineanneu en dut marue

é stat a hræce Doué a oudé commencement er bet, én atterdant me vé bet digorret er Baradoués dehai dré varue Jesus-Christ.

D. En dut marue a oudé commencement er bet, bet Passion hun Salver, a y e ouai ol ér Limbeu?

R. Nepas; ne ouai ino meit er ré varue ér stat a hræce Doué, hac en douai groeit satisfacion entière d'é justice: er ral e ouai ér Purgatoire pé én ibuern.

D. De betra e tisquennas Jesus-Christ ér Limbeu?

R. Eit délivrein en ineannen santel e ouai ino doh her gortoz.

D. A y e enduré ur boen benac ino?

R. Nepas; e houent én un dranquilité vras: manquein e ré naonah er Baradoués dehai.

D. A y e vontas aben d'er leh eurus-cé?

R. Nepas; y e ortas bet dé en Ascension eit antrein ino én triomphe guet Jesus-Christ.

N.° 9. D. Pegours é tisquennas Jesus-Christ ér Limbeu?

R. Durant en amzer e hom bassas etré é varue hac é resurrection.

D. Pegours e ressuscitas ean?

R. En drivet dé arlerb é varue.

D. Peh dé ag er sehun en hum gavas en dé-cé?

R. En trenos er Sadorn, pé Sabath, hac e zou berman er Sul.

D. Penaus e hanver en dé me ressuscitas J.-C ?

R. Hen banvein a rer *Sul Vasque*.

**D.** Perac e larer *e ressuscitas*, ha nepas *e ma bet ressuscitet ?*

*R.* Rac me ressuscitas a nehou é hunan, hemp dober a hâni.

**D.** Penaus e ressuscitas ean ?

*R.* En ur joentein a neué é inean doh é gorf, hac é sauein lan a hloër ag er hé.

**D.** Perac e larer e ressuscitas en *driwet dé*, ha nepas tri dé arlerh é varue ?

*R.* Rac ne ouai quet het veritablement tri dé antier etré é varoe hac é resurrection.

**D.** Peguement e ouai bet arzé ?

*R.* Er peh e zou a oudé er guner d'anderue bet er sul vitin, quent sâne hiaul.

**D.** Perac ne ressuscitas ean abrettoh ?

*R.* Eit accomplissein er prophetieu, ha hen dout mui a hloër én é resurrection, en ur zioscoein splanuoh é houai marne. Math. 16. 2 Marc 8 Luc. 22, et

**D.** É gorf a ean hum gorrompas ér bé ?

*R.* Nepas ; er gorruption n'en dès quet het a hounvoir ar ur horf quer pur. Psalm 15.

**D.** Perac e larer *ressuscitet a varue de vine ?*

*R.* Eit discoein rehoh pe reh en hen douai marhuet veritablement, hac é houai hiue én effet arlerh é resurrection.

**D.** Resurrection hon Salver a ean zou ur poent a gonsequence vras ér lezen ?

*R.* Ya ; ag er gonsequence vrassan, e pen du diazéet ol er poendeu aral ar nehon.

D. Penaus e ma diazéet ol er poendeu aral ar heneh?

*R.* Rac pe ne vehai quet ressuscitet Jesus-Christ, el m'heu douai ean grateit liés quent é varue, a
. Cor. 15. 14. vehai bet ur lorber, hac e vehemp fol laquat huu honfiauce én hou, el me lar sant Paul.

N.º 5. D. Peh mercheu en hès-ni arzé a é resurrection ?

*R.* Mercheu hemp nombre ha splanuoh eit en dé.

D. Laret er ré principalan.

lath. 28. 4 *R.* Chetu y : ean e sauas ag er bé é creis ur hrein douar terrible, ha guet ur splander e drehias er soudardet e onai doh er gouarn ; ean e apparissas nezé ag en dé-cé memb dré hueh gueh different;
arc 16. 9. er hetan d'er Urhies glorius Varie é vam ; en eil,
ath. 28. 9 de Varie Magdelene ; en dairvet, d'er merhiet
uc 24. 34. devot ; er bedairvet de sant Pierre ; er buemvet,
bid. 31. de zeu Zisciple ar en hent a Emmaüs ; hac en
bid. 36. huehvet, d'é Apostolet, guet er fidelet aral, ér guer a Jerusalem.

D. A ne apparissas dehai meit en dé-cé arlerh é resurrection ?

Joan. 20. *R.* Bou ; forh liés hac é peh quis, durant deu-
1, 21. 1. 
Cor. 15. 6 uguent dé, en ur gonze doh-thai, é taibrein guet
ath. 28. 16. hai, é chom en hou mesq, é perdeg dehai, é
Cor. 15. 7 tiseouein dehai é oulien, é forceiu meme sant
arc. 16. 14. Thomas de laquat é viseguet hac é zorn én hai,

eit het surroh; enfin é rein dehai saltaul merchen Act 9
splannoh pe splan, het er moment a é Ascension. ibid. 17 ibid. 7 5

D. Perac en hen dès ean reit quement a vercheu a é resurrection ?

*R.* Eit ne vé het jamæs en disterran leh de zoutein ag er poent-cé, nag a ol er peh en dès anseignet.

D. En apostolet ha fidelet aral a y e gredas ferme er poent-cé ?

*R.* Ya ; a pe n'hou dès cesset a ber perdeg dré ol er bet, guet peb sorte poénieu, ha m'hou dès andur et er marue eit hen assurein.

D. A ne zeli ni evé er hredein ferme a ziar bou exemple ?

*R.* Ya ; a vihannoh het fol, ha doutein a guement tra zou. Petra e gredehemp-ni, me ne gredamp testeu e scuil hou gouait eit assurein er peh ou dès guélet ?

D. E petra e impléas hoah Jesus-Christ en amzer a é Ascension ?

*R.* É rein instructionnen a heb mode d'é Apostolet, eit formein en Ilis, hac en hou disposein guet er fidelet aral de recev er Speret santel.

D. Pehani e en devehan merche e ras dehai a é resurrection ?

*R.* Er peh e hum bassas dé é Ascension, a pe vontas d'en Eàn dirac-thai, el me hamp d'her guélet én buehvet article.

## HUEHVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.°
1. D. Pehani u en huehvet article ag er Gredo?

*R. E zou montet d'en Ean, hac azéet én tu deheu de Zoué en Tad ol-buissant.*

D. Pch dé ag er sehun é vontas Jesus-Christ d'en Ean?

*R.* D'er rieu, deu-ugnent dé goudé é resurrection.

D. Penaus é hanuer en dé-cé?

*R.* En hanuein e rer rieu en Ascension, pé gouil en Ascension.

D. Men e ma bermen Jesus-Christ a oudé me hu montet d'en Ean?

*R.* Hervé me hu Doué, e ma el a viscoah, én Ean, én douar ha partout; mæs hervé me hu dein, n'en du meit én Ean hac ér sacrement ag en Auter.

D. Perac é laret-hui é *vontas* Jesus-Christ d'en Ean, quentoh eit laret é ma bet *sauet?*

*R.* Rac me vontas dré é nerh prope, quer clous el me ressuscitas hemp secour nac assistance hâni.

D. Er Urhiès glorius Varie a ne *vontas* quet evé d'en Ean arlerh hé marve?

*R.* Naren; ne eller quet laret a nehi el a J.-Christ, é *vontas*, mæs é ma bet *sâuet.*

D. Perac ne eller laret quement-cé a nehi quer clous el a hé Mab?

*R.* Rac hé Mab e zou Doué, hac e ell tout a nehou é hunan; hi en contraile e zou crouéet el en dut aral, ha ne ell nitra hemp Doué.

D. A beh leh ag en douar é vontas Jesus-Christ d'en Ean?

*R.* A ziar er mané en Olivet.

D. Penans en hum bassas quement-cé?

*R.* Eañ e zastumas ino é Apostolet guet é Vam beniguet hac é Zisciplet, ean e gonzas doh-thai pel amzer, hac en ur rein é venediction dehai, Marc. 16 14.
ean e sauas a nebedigueu dirac-t-hai én ær hac Act. 1. 4.
én amzer, bet que ne zas ur gougussen d'er huhein arac bou deulegat.

D. Petra é ras er vanden santel-zé arlerh me houai disparisset Jesus-Christ?

*R.* Y e chommas hou deulegat sauet drezehas en Ean, bet que ne zisquennas den Æl de laret Act. 1. 10.
dehai n'hou dé quet mui er guélet ar en doar, hac arlerh é hezant ensemble d'er guer a Jerusalem, eit bum breparein de receu er Speret-santel.

D. Peh quen inhuel e vontas Jesus-Christ? N.o

*R.* Bet er leh inhuellan ag en Ean, doh tu deheu 2.
en Tad ol-buissant.

D. En Tad éternel a ean en dès un tu clei bac Eph. 4. 10. Heb. 1. 3.
un tu deheu, el en dut?

*R.* Nepas, a pe nen dès na corf na membreu.

D. Perac é larer azé é ma azéet Jesus-Christ én un deheu dehou?

*R.* Eit conze dohomp hervé me homp capable d'antend, ha discoein e ma azéet ér leh inouraplan, pehani e zou en tu deheu.

D. Perac e larer é ma azéet ?

*R.* Eit discoëin penaus é gloér ne hasson jamæs, hac e ma ino el ur juge, eit prononcein sentence en ol!

D. A ean zon Jesus-Christ é tu deheu en Tad hervé me hu dein quer clous el hervé me hu Doué ?

*R.* Ya; rac en ur vontein d'en Ean en hen dés sauet en nature a zein het rein dehi ino é ol droideu én nature a Zoué.

D. Jesus-Christ a ne zisquen mui jamæs ar en doar a oudé me hu montet d'en Ean ?

*R.* Bou; disquen e ra hoah bamdé ér sacrifice ag en Overen, ha disquen e rei é fin er het, el me hamp de uélet ér seihvet article.

## SEIHVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.o 1. D. Pehani u er seihvet article ag er Gredo ?

*R. A ino e tei de jugein er ré viue hac er ré varue.*

— D. Pegours e tei Jesus-Christ de jugein ?

*R.* En devehan dé ag er bet.

D. Penaus e rei ean er jugement ?

*R.* En ur examinein aivreu en ol dut, hac en ur brononcein é sentence de béh hani.

D. Penans é hanuer er jugement-cé ?

*R.* Hen haovein e rer er jugement general.

D. A ne voo jugement er bet quent henneh ?

*R.* Bou ; er jugement *particulier.*

D. Petra ù er jugement *particulier ?* N.o

*R.* En hani e hum hróa eit peh-unan d'é du ér 2.
momeot a é varue.

D. A eán vé prononcet er sentence ér jugement particulier ?

*R.* Yo ; prononcet e vé de beh haoi hemp appel, hac executet aben.

D. Men e ha peh-unan ag er jugement particulier ?

*R.* D'er Baradouès, d'er Purgatoire, pé d'en Inhuern, hervé m'hen dès meritet.

D. Pine e ya d'er Baradouès aben arlerh er jugement particulier ? N.o 3.

*R.* Er ré e zou marue én stat a græce Doué, hac en dès groeit satisfaction entiere d'é justice.

D. E petra e consiste er joyeu ag er Baradouès ?

*R.* E huelet Doué face a face, ha doh er hárein a greia er galon goet ur houtantement hemp som. 1. Cor 13 12.

D. Peguehet é padou er joyeu-zé ?

*R.* Durant en éternité.

D. Piue e ya d'er Purgatoire arlerh er jugement particulier ? N.o 4.

*R.* Er ré e zou marue én stat a græce Doué, mæs hemp en dout groeit satisfaction entière d'é justice eit hon fehedeu.

D. E petra e consiste er poénieu ag er Purgatoire?

*R.* E vet separet doh Doué, ha losquet én un tan eahus.

D. Quer goah n arzé er Purgatoire el en Ihuern?

*R.* Nepas; a pe n'en dés quet a zesèrpoir ino, ha me ver meme assuret ag er Baradouès abret pé devehat.

D. Er horveu a y e ya evé d'er Purgatoire?

Math. 5 *ib* *R.* Nepas; n'en da meit en inean.

D. Peguehet e chommon peb inean ér Purgatoire?

*R.* Bet que ne vou payet entièrement hé delé.

D. Men e hei en inean en ur lemel ag er Purgatoire?

*R.* Onet e rei d'er Baradouès.

D. Er Purgatoire a ean badou berpet?

*R.* Nepas; achuiein e rei dé er jugement general, ha ne vou mui arlerh meit er Baradouès hac en Ihuern.

N.o 5. D. Piue e ya d'en Ihuern aben arlerh er jugement particulier?

*R.* Ol er ré e varue én stat a behet maruel.

D. E petra e consiste en tourmenteu ag en ihuern?

*R.* E vet séparet doh Doué, hac é losquein durant un éternité guet en dianlet.

D. A ne vou quet a achiument. pé shoel un essèn benac d'er poénieu-zé arlerh ur certén termein?

*R.* Naren; durant un éternité e veint el er hetan dé.

D. Petra e faute eit meritein er poénieu-zé?

R. Ur pehet maruel hemp quin. Eit ur moment a hligeadur, un éternité a dourment. S. Jean Chrysost.

D. A ne vou quet changet, pé ahoel douceit er guetan sentence ér jugement general ?

R. Naren ; rac er meme Juge hac er meme aivreu e hum gavou ér jugement-cé, quer clous el én jugement particulier, hac el ne von quet lamet er ré vat ag er Baradouès, ne vou quet evé tennet er ré fal ag en lhuern.

D. De hetra e chervigeou arzé er jugement general ?

R. De reneuéein er sentence ag er jugement particulier, eit rantein publiquement inour de justice en Eutru-Doué, ha golein er ré vat a gloer dirac ol er het, quer clous el er ré fal a gonfusion.

D. Penaus e apparissou J.-Chriat eit jugein er bet? Luc 21 27.

R. Apparissein e rei é creia é huissance hac é va-jesté, guet en Ælet hac er Sænt tro ha tro dehou, hac ol er het e drehiou doh er guélet.

N.o 6.

D. Pegours e vou er jugement general ?

R. Hâni ne ouer just, meit Doué hemp quin.

D. A ne vou merche na sign er het ag er jugement-cé quent me arriuou ? Math. 24 36.

R. Bou ; mercheu eahns, peré e drehiou en dut, hac e rei dehai dissehein ar hou zreit. Luc 21 26

D. Peré vou er mercheu-zé ?

R. Bet e von a zeu sorte, el m'hen dès Jesus-Christ laret én aviel ; er mercheu pellan, hac er merchen tostan.

D. Peré u er mercheu pellan ?

Luc. 21. 26. *R.* Er puar-man t er hrisclieu vras, er vocen, er famine, hac er hreineu doar.

D. Peré vou er mercheu tostan ?

Ibid. *R.* Bet e vou puar aral, de laret u, er hihan fé émesq en dut, conversion er Juivet, er faus Prophetet ha surtout en Antechrist, enfin mercheu eahus én hisul, ér loér hac ér stirel.

D. Petra e zelier antand dré er guirieu-man : *Er ré vive hac er ré varue ?*

*R.* Deliein e rer antand er ré vat peré e yei d'er vuhé éternele, hac er ré fal peré e gouéhou ér marue éternele ; pé er ré e vou marue quent er jugement, hac er ré e varvou én termein-zé, eit ressuscitein aben ha het juget guet er ral.

D. Pet sorte sentence e hronongou Jesus-Christ ér jugement general ?

*R.* Deu sorte ; unan a venediction aveit er ré vat, hac unan a valediction inep d'er ré fal.

D. Petra vou a ol en dut a ziar er moment-cé ?

*R.* Separet e veint eit jamæs en eil doh éguilé : er ré salvet e yei én triomphe d'er Baradoués, hac er ré dânet e gouéhou guet arrage én Ihuern.

D. A hras e vou en nombre ag er ré dânet ?

*R.* Ya ; hrassoh ur lot cair eit ag er ré salvet.

D. A volanté Doué u me vou dânet quement a dut ?

1. Timo 2. 4 *R.* Nepaa ; volanté Doué u me vou salvet en ol, ha ne vou collet hâni meit a é oal.

# EIHVET ARTICLE AG ER GREDO.

D. PEhani n en eihvet article ag er Gredo ? N.° 1.

*R. Me gred ér Speret-santel.* -

D. Petra u er Speret-santel ?

*R.* En drivet person ag en Drindet, Doué el en Tad hac el er Mab.

D. Men é ma er Speret-santel ?

*R.* E ma én ean, én doar ha partout, a pen du Doué.

D. Men e ma ean en ur fæçon particuliere ?

*R.* E corf hac inean en dut pur peré e zou galuet a gause de guement-cé *templeu d'er Speret-santel.* 1. Cor. 3. 16.

D. Pet Speret-santel é zou ?

*R.* N'en dès meit unan hemp quin, pehani e zou en drivet person ag en Drindet.

D. En Ælet hac er Sænt a n'en deint quet avé Speredeu-santel ?

*R.* Speredeu eint ha santel eint, mæs ne eller quet rein dehai en hanv a *Speret-santel*, pehani ne appartein meit d'en drivet person ag en Drindet.

D. Perac ne rer eyé d'en Tad ha d'er Mab en hanv a *Speret-santel ?*

*R.* Rac n'en deint quet er meme person guetou, ha m'hon dès hanveu aral particulier.

D. A beban é ta er Speret-santel ?

Symbole Nicée. *R.* Donnet e ra a ol éternité ag en Tad hac ag er Mab, el er liam ha freh a hou harant6.

N.o D. Er Speret-santel a ean en dès ur horf?

2. *R.* Nepas; n'en du meit ur pur esprit.

—— D. Perac arzé eu her representer edan limage ur glommen?

*R.* Eit reiu demp d'antand e ma ur speret a garanté, ha rac m'en dès apparisset edan er limage-zé.

D. Men eu hen dès ean hum apparisset edan limage ur glommen?

Math. 3. 16 *R.* Etal er rivir ag er Jourdain, ar ben Jesus-Christ, el me hu merchet én aviel, ha liès e hænt aral, el me leiner é buhé er Sænt.

N.o D. Er Speret-santel a n'eu dès quet hoah hum

3. apparisset edan ur limage henac aral?

—— *R.* Bou; a pe zisquennas dé er Pentecoste.

D. Edan peh limage en hum apparissas ean en dé-cé?

Act. 2. 3. *R.* Edan limage tayeden enflammet, é creis un trous hac un avilen vras.

D. Ar biue e tisquennas ean ag er mode-cé?

*R.* Ar en Apostolet, ar er Urhiès glorius Varie, ar er Mierhet devot, hac ar en Disciplet aral.

D. Men eu hum bassas quement-cé?

*R.* Er guær e Jerusalem, én ur sàl vras hanvet er *Cœnacle*, én pehani e houent ol ensemble én peden, a oudé en Ascension.

D. Pegours arriuas quement-cé?

*R.* Dec dé goudé Ascension hun Salver, hac hanter-hant goudé é Resurrection.

D. Perac e tisqnennas er Speret-santel ar er vanden fidelet-zé ?

*R.* Eit rein debai sclerder de antand er lezen, ha courage de ziluen er fé.

D. Pé merche e oai bet guélet ag en donezoneu-zé?

*R.* Mercheu admirable hac a beb sorte.

D. Laret demp er ré principallan ?

*R.* Y hum gavas ol lan ag er Speret-santel, hac en Apostolet e gommenças perdeg hemp dougeance ha guet un habiltet hemp par.

D. Petra e arriuas a guement-cé ?

*R.* En dut a beb bro e gomprené er peh e larent, dust ne gonzent meit ur langage, ha tri mil deiu e hum gonvertissas abeu, guet puemp mil un dé srlerb, bac un infinité aral goudé.

D. Er Speret-santel a ne zisquen quet mui ar er fidelet ?

*R.* Bou ; disqnen e ra continuellement dré beb sorte græcen, ha disquen e ra surtout ér gonfirmation guet é ol donezonneu.

D. Donezonneu extraordinær er Speret-santel a y e chom hoah berman én Ilis ?

*R.* Ya ; chommein e rant ha chommein e reint bet fin er bet.

D. E petra e consiste en ol donezonneu-zé ?

*R.* Consistein e rant drès peb tra ér miracleu, ér græceu extraordinær streuet dré en Ilis, hac én assistance continuel eit hé miret a farie hac a vanquein.

D. Perac ne uéler mui quement a viracleu hac a græceu extraordinær én Ilis el de gommance ?

*R.* Rac n'en deint quet mui quen necessaire, a p'en dès bet groeit guerso assès eit gourdiennein er fé ha digor deulegat en ol.

D. Pegours e ra en Ilis gouil er Speret-santel ?

*R.* Sul er Pentecoste ha durant en eihvet.

D. Petra u en Ilis ?

*R.* Er peh e yamp de uélet én nàuvet article.

## NAUVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.° D. PEhani u en nàuvet article ag er Gredo ?

1. *R. En Ilis santel catholique, er gommunion ag er Sænt.*

D. Petra u en Ilis ?

*R.* En assemblé ag er fidelet crechenion edan er meme fé, er meme sacrementeu, er meme bugulion legitime, há specialement er Pab.

D. Piue en dès institnet en Ilis ?

*R.* Jesus-Christ hun Salver aherh é dad éternel.

D. Pegours en hen dèa ean hé institnet ?

*R.* Goudé hé resurrection ; bet æs quent pel trihueh cant vlai.

D. Piue en dêa formet en Ilis ?

*R.* En Apostolet, dré er gargne ha pouvoir ou doai bet guet Jesus-Christ.

D. A obliget n en ol dé antrein én Ilis ?

*R.* Ya ; a pe ne eller cavet er urionné hac en bæntmat meit én hi.

D. Peguehet é padou en Ilis ?

*R.* Padein e rei bet fin er bet, bervé promesseu Jesus-Christ ha ré er Brophetet. Math. 28. 20. Dan. 2. 44.

D. Penaus e ellon-hi pad quer pel ?

*R.* Dré assistance er Speret-santel pehani n'hé abandonnou jamæs.

D. Piue en dès berman, aberh Doué, assistance ha cargue de gondui en Ilis ? N.° 2.

*R.* Er vugulion quetan, de laret u, bnn tad santel er Pab guet en Escobet peré e zalh leh en Apostolet.

D. Dob petra e ouyet-hui en hou dès er gargue-zé ?

*R.* Dob me u anseignet dré er fé. Trid, § 23. Cap. 4.

D. Penaus en hum acquittant y ag er gargue-zé ?

*R.* En ur anseigneiu perpet er urionné, hac é terhel perpet reglement vat émesque er fidelet.

D. Penaus e anseignant y er urionné ?

*R.* En ur zisclereiein reh er peh en dès Doué revelet hac en ur gondanein er ré ne vennant quet credein.

D. Penaus en hum guemerant y eit quemeut-cé ?

*R.* En diue fæçon different : er gnetan, doh hum zastume ér meme leh eit prononceïn ensemble (er peh e zou hanuet Concile, pé Ilis dastumet); en eil en ur rein hou avis peb-unan ag er leh ma hu (er peh e hanver en Ilis streuet).

D. A quer sur u en eil ag er fæçonnieu-zé el er guetan ?

*R.* Ya ; rac en Ilis ne el jamæs hum drompein, *streuet* pé *dastumet*, el ma vou.

D. Pet sorte Concile e zou ?

*R.* Tri sorte : Concile *provincial*, Concile *national*, ha Concile *general.*

D. Petra u er Honcile *provincial ?*

*R.* Assemblé en Escobet ag ur brovince, de laret u ag er ré e zou édan ur meme Arhescob.

D. Petra u er Honcile *national ?*

*R.* Assemblé en Escobet ag un nation pé ranteleah.

D. Petra u er Honcile *general ?*

*R.* Un assemblé Escobet ag en ol grecheneah guet er Pab.

D. En tri sorte Concile-zé a y ou dès quement a authorité unan el en aral ?

*R.* Nepas ; n'en dès meit er Honcile general ne el quet absolument hum drompein, hac e oblige ol er grecheneah.

D. Peh authorité en dès arzé en neu sorte Concile aral ?

R.

*R.* En authorité de regleiu credeu hs comportement ol er fidelet e zou édan d'hai, en atterdant ur Honcile general, mar bé cavet mat ma vou.

D. A nen du quet marahuéh necessaire er Honcile general ?

*R.* Naren ; dust peh quen avantageus u, nen du jamæs absolument necessaire, rac er vugulion quétan en dés berpet assistance sherh er Speretsantel eit jugeiu peb tra, hemp hum zastum én concile, quer clous el a p'en deint dastumet.

D. A pe n'en du quet en Escobet d'ur sentiment ar ur poent henæc ag er lezen, doh peh tu e telie derhel er fidelet ?

*R.* Doh en tu me hu er brassan lot a uehai, guet er Pab.

D. Penaus en hum guemer er vugulion quetan eit derhel reglement vat émesque er fidelet ?

*R.* En ur ober gourhemeneu hervé me hès dober, hac é pnuisseiu er ré n'hnu heliant quet.

D. Peh sorte puuitionneu e impléant-y ?

*R.* Punitionnen spirituel, el ma hu merchet én gourhemeneu en Ilis.

D. Doh petra e ma comparaget en Ilis ? N.o

*R.* Comparaget u dré Jesus-Christ memh doh ur vanden deved, guet bugulion d'hou hundui. 3.

D. Pine u er vugulion ?

*R.* En dut a Ilis.

D. Pine u en deved ?

*R.* Ol er boble a bænt aral, a drebi er ronyet bet en disterran ag er fidelet.

D. Piue u er pen ha bugul quetan ag en Ilis?

*R.* Jesus-Christ u er pen ha bugul quetan ne ell quet bet guélet.

D. Piue u er pen e' ell bet guélet?

*R.* En tad santel er Pab.

D. A na article a fé u e ma er Pab er pen ag ên Ilis?

Conc. Flor. S. 8. *R.* Ya; a p'en du heritour de gargue hac authorité sant Pierre, prince en Apostolet.

D. A sant Pierre en doai veritablement authorité drès en Apostolet aral?

Ibid. *R.* Ya; un article a fé u quement-cé.

D. Guet piue en ben donsi esn receuet en authorité-zé?

Ibid. Jean 21. 17. *R.* Guet Jesus-Christ meme.

D. A requis n aboeissein d'er Pab eit bet ag en Ilis?

*R.* Ya; n'eller quet bet ag er borf, hemp pleguein édan er pen.

D. Petra e zon necessaire eit bet ag en Ilis?

*R.* Bet badéet, ha conservein er fé guet en aboissance deliet d'er vugulion legitime.

D. Er Bayannet ha Juivet n'en deint qnet arzé ag en Ilis?

*R.* Naren; a pe n'hon dès nac er vadient, nac er fé, nac en aboissance.

D. En Heretiquet a y e zou ag en Ilis?

*R.* Nepas; a pe n'hou dès quet er guir fé.

D. Er Schismatiquet e y e zou ag en Ilis ?
*R.* Nepas ; e pe n'hou dès quet en aboissance d'er vugulion legitime, ha surtout d'er Pah.
D. En dut excommuniet e y e zou ag en Ilis ?
*R.* Nepas ; forhanet eint a nehi dré en excommunication, het que ne reint penigen eit receu er pardon.
D. Er heberion vras e y e zou ag en Ilis ?
*R.* Ya ; a dré gonservant er fé hac en aboissance d'er vugulion legitime.
D. Petra e zou necessaire eit conservein er fé ?
*R.* Credein ol er peh e anseign en Ilis, hemp reservein poent er bet.
D. Petra e zou necessaire eit conservein en aboissance deliet d'er vugulion ?
*R.* Credein en hou dès authorité a berh Doué, ha pleguein sincerement édan d'hai.
D. De heh sorte hugulion e telier aboissein ? N.o 4.
*R.* D'er vugolion legitime.
D. Pine n er vugulion legitime ?
*R.* Er ré e zou davoyet guet en Ilis.
D. Er ré e zehai a nehai hon hunan, pé e vehai davoyet dré er hohle hac er ronyet, hemp consentement en Ilis, a y e vehai bugulion legitime ? Con Trid. S. 23. Cap. 4 et Cant 7. Jean. 2. 10.
*R.* Nepas ; ne vehent meit hleidi edan en epparence a vugulion.
D. A nen du quet assès ag en nrh de beh Beléc, eit hen dout pouvoir de vet bugul ér leh me càrou ?

*R.* Naren ; ret u hosll het davoyet specielement dré en Ilis eit quement-cé ; a vihannoh ne vehai regle er het ér grecheneah.

D. Penans e teli er fidelet hum gomportein é quever er vugulion n'en deint quet legitime ?

*R.* Y e zeli pellat doh-t-hai el doh bleidi, guet eun a gouehel ér schisme hac a hum zannein guetai.

D A obliget u perpet er fidelet d'aboissein d'er vugulion legitime, hac e rehent y meme goal exemple ?

Mat. 23. 2. *R.* Ya ; obliget eint de respectein hou haractere ha de blegnein edan hou authorité, a dré hou lausque en Ilis, hemp heliet naoush hou goal exemple.

D. A obliget eint evé de bleguein guet er ré e gonzehai énep d'er fé ?

*R.* Nepas ér peh a anseignant énep d'er fé.

D. Er fidelet a y e zeli bet én dougeance ar er poent-cé ?

*R.* Nepas ; y e ell hac e zelie credein tranquilement er peh e anseigner dehai ; rac mar hou zromper, e veint excusable, manque a out, pé e veint avertisset én cours dré en trons e sevou a beh tn, ha sortout dré avis er ré ent dès cargue e evehat doh quement-cé.

N.o D. Pet sorte hugulion e zou én Ilis ?

5. *R.* Deu sorte : er vugulion *quetan*, hac er vugulion *devehan* ; pé *izellan.*

D. Peré a er vugulion *quetan?*

R. En tad santel er Pab hac en Escobet.

D. Peré a er vugulion *davehan?*

R. Er Bersonet.

D. Er vugulion quetan a y e zou ol quement unse el en aral?

R. Nepas; ar Pab e zou sauet drès en ol dré Jesus-Christ meme; ha mar a Escob e zou sàuet drès er ral, dré en Apostolet pé en Ilis, el me ba en Arhescobet, er Batriarch t, etc.

D. E petra e ma er vugulion quetan drès er ré izellan?

R. En urb hac é pouvoir.

D. Peh pouvoir ou dès y arzé?

R. Er bouvoir de reglein er fé ha de gondui en Ilis.

D. Er vugulion izellan a n'hou dès quet evé er meme pouvoir?

R. Naren; ne ellant meit aussign ha condui pebunan é barræs edan dorn er vugulion quetan.

D Men en hen dès peb bugul authorité?

R. Er Pab dré ol er grecheneah, en Escobet én hou escopti, ha peb Person én é barræs.

D. Er Gureet ha Belean aral a n'en deint quet evé bugulion?

R. Naren; n'hou dès quet er gargue nac en authorité a vugol; mæs secour a rant er vugulion, pebunan hervé er bouvoir ou dès a berh en Escob.

N.o 6. D. Peré u er merchen hac anseigneu veritable eit disforh er guir Ilis doh er ré faus?

*R.* Bet æs puar.

D. Hanuet-y.

*R.* Consistein e rant ér puar guir-man : UNAN ; SANTELE, CATHOLIQUE, hac APOSTOLIQUE.

D. Doh petra e onyet-hui e ma er ré-zé u merchen veritable en Ilis?

*R.* Doh me hum gavant guir hs guir a ziar er scriturn ér Gredo e larer én overen, doh ne ell quet bet a Ilis hemp-d'hai; ha me ver aur a hé havet doh-t-hai.

D. Petra e signifie er hetan guir UNAN?

*R.* Signifiein e ra penaus n'en dès én Ilis meit er meme fé é peb amzer.

D. Petra e signifie en eil guir SANTELE?

*R.* Signifiein e ra penaus ne gaver er santeleah meit én hi.

D. Petra e signifie en drivet guir CATHOLIQUE?

*R.* Signifiein e ra penaus Ilis Jesus-Christ pehani en dès commancet aben arlerh é varue, e zou atreuet partout.

D. Petra e signifie er puarvet guir APOSTOLIQUE?

*R.* Signifiein e ra penaus Ilis Jesus-Christ e zou bet formet dré en Apostolet a é berh, ha n'eller quet bet én hi hemp derhel doh-t-hai ha doh er vugulion legitime e zalh hou leh.

D. Men e caver er puar merche hac ansaign-zé ?

*R.* En Ilis Romaine hemp quin.

D. Perac e rer en hanv a ROMAINE d'er guir Ilis ?

*R.* Rac me hu leh er Pah én Rome, a gause me hu marhue sant Pierre é condui en Ilis-cé, ha rac me talh ol er grecheneah doh en Ilis a Rome, el doh mam ha mæstréa en ol. Trid. S 7. de bapt. can. 3.

D. Doh petra e jauge er hetan merche UNAN doh en Ilis romaine ?

*R.* Doh ne hé dès het ha u'hé devou jamæs meit er meme creden, er meme Sacremeoten, er meme sacrifice, er meme reglement principal, hac er meme sorte hugulion.

D. Penaus e ma hi unan, a pen du partaget én ranteleaheu different, ha me larer en Ilis a Rome, en Ilis a France, en Ilis a Spagne, etc. ?

*R.* Rac en Ilisieu particuliera a ol er ranteleaheu-zé ne rant meit un Ilis general hac un Ilis hemp quin, hanvet en Ilis romaine.

D. Dré beh exemple e elleheh-hui expliquein quement-cé ?

*R.* Dré exemple ur meme handen devet partaget a dropaden, dré exemple ur horf en dès ur lot cair a vambreu, ha dré exemple ur ranteleah en dès ur lot cair a hrovince hac a guærieu.

D. Penaus e jauge en eil merche SANTELE, doh en Ilis romaine ?

*R.* Dré me hu santel Jesus-Christ er hetan pen a nebi, santel en Apostolet en dès hi formet a é berh, santel ol er peh e gaver én bi, ha santel meme ur lot cair a hé membreu, deved quer clous el bugulion.

D. Penaus e apparten debi en drivet merche : CATHOLIQUE ?

*R.* Rac me he dès commencet a varue hun Salver, me bu streuet partout, me padou bet fin er bet, ha ne eller hum salvein meit én bi.

D. Penaus e apparten dehi enfin er buarvet merche : APOSTOLIQUE ?

*R.* Rac me hu bet formet dré en Apostolet a berh Jesus-Christ, ha me hu bet condnyet de beb course, el me vou bet en achiument, dré hou beriterion legitime.

D. Piue u en heriterion legitime-zé ?

*R.* En tad santel er Pab, hac en Escobet aral avouét dré en Ilis.

D. Penaus e mant y heriterion d'en Apostolet ?

*R.* Rac me anseignant er meme tra guetai, ha me heint en hou leh anan arlerb en aral, dré un anthorité legitime, bemp nen du bet jamæs torret er rangen ag er succession.

D. Ilisien en heretiquet a n'hou dès quet evé er meme merchen quer clous el en Ilis romaine ?

*R.* Naren, n'hou dès meme hâni a nehai.

D. Doh petra e uélet-hui n'en deint quet Unan ?

*R.* Rac me hou dès changet liès a gredeu hac a reglement, hemp jamæs derhel aon doh nitra, na hum accordein meme etré-d'hai. Var. de M. Bossuet.

D. Doh petra e uélet-hui n'en deint quet Santel ?

*R.* Doh me heint bet ol formet dré dut fal, ha me anseigner én hai ur lot cair a dreu contrel d'en Aviel ha d'er ræson naturele meme, el me hu reh de uélet.

D. Doh petra e uélet-hui n'en deint quet Catholique?

*R.* Rac n'en deint quet streuet partout, rac mu heint ol commaucet pel goudé marue huo Salver, ha me achiuent a nehdigueu quer clous el er ral e zou bet én hou raugue.

D. Doh petra u uélet-hui eufin n'en deint quet Apostolique ?

*R.* Rac er ré e hou houdui berman, quer clous el er ré en dès y formet, n'en deint quet deit aberh en Apostolet, nac a berh er ré e zalhé hou leh, ha rac n'hou dès quet er meme anseignement nac er meme regle en dès lausquet en Apostelet guet er guetan crechenion. Nen deint arzé meit deved fariet, barren diffosquet, ha bugalé revoltet doh er guir Ilis.

D. Petra e zelier autand dré er guirieu devehanman ag en nauvet article : *er gommunion ag er Sænt ?* N.o 7.

*R.* Deliein e rer autand e hès un union ha commu-nauté spirituele a bedeunen hac a aivreu mat etré ol membreu en Ilis.

D. Er juivet, infidelet, heretiquet ha schismatiquet a y e zou lodec ér *gommunion* pé communauté-zé?

*R.* Nepas; rac n'en deint quet bugalé d'en Ilis, na berder d'er fidelet.

D. A dihuennet u padein jamæs eit ai?

*R.* Nepas; forh vat u meme er goher, eit me hum gonvertisseint; mæs en Ilis ne hed eit ai publique-ment meit ur neh peh hlal, Guner er Groez.

D. En dut excommuniet a y e zou lodec ér gom-muniou-zé?

*R.* Nepas; forhet eint tout-à-fait doh-t-hi dré en excommunication, het que n'hou dou groeit penigen, ha receuet hou fardon.

D. Er ré e zou én stat a behet maruel a y e zou lodec é communion er Sænt?

*R.* Ya; rac en Ilis ne lam quet er gommunion-zé guetai, ha me ped meme haudé eit hai.

D. Penaus e ellant y het lodec é communion er Sænt, a pen deint marue ér galon dré er pehet?

*R.* Dré me hou dès hoah ur ourdieu a vuhé, ha dré me gonservant er fé guet en esperance, ha me ellant dré quement-cé tennein un nebedic sustance a dresorieu en Ilis hac a veriteu er ré santel.

D. Piue e zou parfaitement lodec ér gommunion-zé?

*R.* Er Sænt ag en Ean, en ineanneu ag er Purgatoire, bac er ré e zou é stat a græce ar en doar.

D. Penaus e mant-y ol lodec ér gommunion-zé?

*R.* Lodec eint peh unan en é fæçon.

D. Expliquet qnement-cé.

*R.* Chetu penaus: er ré e zou ar en doar e soulage en ineanneu ag er Purgatoire, hac e inour er Sænt: er Sænt a hou zu e assiste en dut e zou er en doar, ag en Ineanneu ag er Purgatoire ou secour ehué, ahoel a pe vent én Ean, hac elcé e homp ol lodec ensemble hervé Doué, el berder spirituel ha hugalé d'en Ilis, pehani e hum gave partaget dré en Ean, er Purgatoire hac er bet man.

D. Penana e ellamp-ni inonrein er Sænt?

*R.* Doh hou fedein a galou, hac é laquat poen de vinein avel d'hai.

D. Penaus e ell er Sænt hun secour, hac assistein en ineanneu ag er Purgatoire?

*R.* Dré me heint amieu mat de Zoué, ha m'hou dês ur bouvoir vras etal-d'hou, guet un desir sincere d'un secour ha d'assistein en ineannen-zé.

D. Er Sænt s y e glen en dut qner liés gueh el me hou fedant?

*R.* Ya; cleuein e rant ol er pedannen e rer dehai a galon hemp quin, quer clous el er ré e rer a vég.

D. Penaus en hon æs-ni pouvoir de soulagein en ineanneu ag er Purgatoire ?

*R.* Dré me hu coutant en Eutru-Doué a receu aveit hai ol er peh e ramp en hou intention.

D. Dré betra e ellamp-ni hou soulagein ?

*R.* Dré beb sorte pedenneu hac aireu mat groeit én hon intention ; mæs surtout dré en indulgenceu hac en overen.

D. A mat u soulagein en ineanneu ag er Purgatoire?

*R.* Ya ; neit dès nitra agréaploh de Zoué, na profitaploh demp-ni meme.

D. Petra e zelie hun laquat de soulagein en ineanneu-zé ?

*R.* Er garanté e zelimp de Zoué, er garanté e zeliamp d'en nessan, hac er garanté e zeliamp demp-ni meme.

---

## DECVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.o 1. D. PEhani u en decvet article ag er Gredo ?

R. *Er remission ag er pehedeu.*

Math. 18. 18 Conc. Tr. S. 14. cap. 1. D. Petra e signifie er remission ag er pehedeu ?

*R.* Signifiein e ra en hen dès en Ilis er bouvoir de bardonnein peb sorte pehedeu, ne vern peh quer bras me ellant bet.

Math. 18. 18 Conc. Tr. S. 14. cap. 7. D. Guet piue en hé dès-hi receuet er bouvoir-zé ?

*R.* Guet Jesus-Christ meme.

**D.** Perac n'en dès pehet er bet rai vras eit bet pardonnet ?

**R.** Rac misericorde en Eutru-Doué, hac er bouvoir en dès reit d'en Ilis e zou infiniment brassob eit ne ell jamæs bet pehedeu peb-bani, ha pebeden en ol dut ensemble.

**D.** A p'hen dès pardon eit peb sorte pehedeu, perac ne ra er vëlean en assolven a nehai ol ?

**R.** Rac ur lot cair ne vennant quet gober er peh e zou necessaire eit hé receu.

**D.** A ean e zou evé pardon ag er pehedeu marvel arlerh er vuhé-man ?

**R.** Nepas ; arlerh er marue n'en dès quet a remede : ag en tu me couéhou er goeden, é chommou éternelement. Eccles. 11. 3.

**D.** Petra u er pehet ? N.° 2.

**R.** Un diaboissance de lezen Doué.

**D.** Nen du quet arzé ur p. het diaboissein de lezen en Ilis, de hani er Rouyet, pé de hani en tadeu ba mammeu, etc.

**R.** Bou ; rac a tiaboissein dehai e tiaboisser de Zoué meme, a pe gommandant a é berh.

**D.** Pet sorte pehet zou ?

**R.** Deu sorte principal, er pehet *Originel*, bac er pehet *Actuel*.

**D.** Petra u er pehet *Originel* ? N.° 3.

**R.** Ur pebet é pehani e omb concenet, bac a bebani ur hetan tad Adam en dès ur rantet cablus.

D. Penaus e ras ean er pehet-cé?

Gen. 3 R. E taihrein ag er frehen en doai Doué dihuennet.

D. Piue en doai ean solitet de guement-cé?

R. Er guetan moès é briet.

D. Piue en doai solitet er guetan moès?

R. En diaul édan figure ur serpent.

D. Penaus en hen doai ean hé solitet?

R. En ur larct dehi ne vé arriue drong er bet guet hi, na guet hé friet eit quement-cé, bac é vent bet én contrær quen habil el Doué meme.

D. Petra e arriuas en effet a hou diaboissance?

R. Y hum uélas forhannet ag er Baradouès terrestre, hac e gollas donezoneu principal en inean guet ré er horf.

D. Peh donezoneu ou doais y collet hervé en inean?

R. En habiltet é pehani e honent crouéet, en inclination eit er vat, garanté Doué, hac er Baradouès.

D. Peh donezonan ou doais y collet hervé er horf?

R. En exemption a beh misere, trebil, clinvet, hac er marue meme.

D. A n'hou doais collet en donezoneu-zé meit aveit hai hou hunan?

R. Bou; collet ou doais y eit ol en dnt aral e zelié donnet a nebai het fin er het, quer clous el aveit hai y meme.

D. Perac a homp-ni lodec ér pehet-cé?

R. Rac me homp hou bugalé, ha dré guement-cé bou hériterion.

D. Penaus e ma bet reparet er pehet-cé?
R. Dré verue he passion hun Salver.
D. Penaus en hen dès hun Salver reparet er pehet originel dré é varue he passion?
R. En ur zigor dorieu er Baradouès e oai cherret e gause dehou, hac en ur instituein ur remede eit ben effacein bet fin er bet.
D. Pehani u er remede-cé?
R. Er sacrement e Vadient.
D. Er Vadient a y e repare parfaitement ol en droug en dès groeit er pehet originel?
R. Nepas; chommein e ra hoah ar hé lerh en ignorance, en inclination eit er pehet, er miserieu ag vuhé, hac er sujedigueah d'er marue.
D. Petra u er pehet Actuel? N.º
R. En hani e ra peb-unan a é volanté prope. 4.
D. E pet fæçon e commetter er pehet Actuel?
R. Her hommettein e rer é puemp fæçon; dré chonge, dré gonze, dré zezir, dré action ha dré omission.
D. Pet sorte pehet Actuel zou?
R. Deu sorte, er pehet Marvel hac er pehet Veniel.
D. Petra u er pehet Maruel? N.º
R. Ur pehet e ra demp col græce Doué, hac e 5.
verite poénieu éternel.
D. Perac en hen hanver Maruel?
R. Rac me er maruera d'en inean.

D. Penaus e ra eaŋ er marue d'en mean ?

R. En hé separein doh græce Doué, el me laher er horf en her separein doh en inean.

D. Pegours e vé maruel ur pehet ?

R. A p'en du én fæt e dra a gonsequence, ha m'her hommatter guet consentement parfait.

D. Peh remede e zou én Ilis énep d'er pehet Maruel ?

R. Er sacrement e Benigen hemp quin, a pe eller er receu ; ha me ne eller, er gontrition pé caranté parfait, guet en desir de govessat quenteh el me caveher en occasion.

N.o 6. D. Petra u er pehet Veniel ?

R. Ur pehet e oanne græce Doué énomp, hac e verite poénieu temporel.

D. Pegours e vé veniel ur pehet ?

R. A pen du en fæt a dra diater, pé n'her hometter quet guet consantement parfait.

D. Peh remede e zou inep d'er pehedeu veniel ?

R. Er beden, er yeun, en alezon, ha peb sorte oivreu mat aral ; mæs profitaploh u perpet hou hovessat el er pehedeu maruel.

D. Perac e ma profitaploh hou hovessat ?

R. Rac ag er mode-cé e vent pardonnet aurroh, corriget æsoh, ha rac er pehedeu e guemerer eit veniel, e zou liès maruel.

D. Petra e zeliamp-ni dongein muihan ér bet men ?

R. Er pehet maruel.

D. A gause de betra e telier en dougein quement?

*R.* A gause d'en outrage horrible e ra de Zoué, ha d'en dommage hemp som e ra demp-ni meme.

D. A delieine rer evé dougein calz er pehet veniel?

*R.* Ya; rac arlerh er pehet marvel, n'en dès droug na malheur er hèt comparabla doh-t'hou.

D. A beban e ta en ol pehedeu e eller commettein? N.o 7.

*R.* A seih mammen quetan, peré e zou hanuet er seih pehet capital.

D. Hanvet er seih pehet capital.

R. Orgueil, Avarice, Paillardiah, Envie, Gourmandis, Colere ha Paræss.

D. Petra u en Orguail?

*R.* Ur foinuadur ag er galon hac un estime rai vras a nehomp-ni meme.

D. Petra u en Avarice?

*R.* Ur garanté rai vras doh madeu er bet.

D. Petra u er Baillardiah?

*R.* Ur garanté eit er plijadurieu disoneat.

D. Petra u en Envie?

*R.* Ur boen, jalousie ha cas doh avantagen er ral.

D. Petra u er Gourmandis?

*R.* Ur garanté rai vras doh debrein pé en yvet.

D. Petra u er Goler?

*R.* Ur revolte ag er galon inep d'er peh e zisplige demp.

D. Petra u er Barræss?

*R.* Un diouat ha lizidantet én hun deverieu

D. Er pehedeu capital a y e zou perpet maruel?

*R.* Nepas; maruel eint pé veniel, hervé me vant pé ne vant quet én tra a gonsequence, ha guet consentement parfait.

D. Peré u er seih vertu principal inep d'er seih pehet capital?

*R.* Humilité inep d'en Orgueil; Liberalité inep d'en Avarice; Puretet inep d'er Baillardiah; Caranté inep d'en Envie; Temperance inep d'er Gourmandis; Patientet inep d'er Golere; Apertis inep d'er Barræss.

## UNECVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.o 1. D. PEhani u en unecvet article ag er Gredo?

*R. Er resurrection ag er hicq.*

Jean 5. 28. 1 Cor. 15. 51. D. Petra e entandet-hui dré er guir *resurrection?*

*R.* Retorn a neué d'er vuhé.

D. Perac e larer hemp quin, *resurrection er hicq*, hemp conze ag en inean?

*R.* Rac ne ressuscitou meit er horf.

D. Perac ne ressuscitou evé en inean?

*R.* Rac en inean ne ell quet ressuscitein, a pe ne varue quet.

D. Penaus e ressuscitou er horf?

Ezech. 37. 1. *R.* En hum formein a neué hac en hum joentein a retorn doh en inean.

D. Guet peh corf e ressuscitou peh-unan?
*R.* Guet er meme corf en dou bet ar en doar. Conc. lat. IV Œcu.
D. Er ré e von marue én ouait e groaidur a y e Job 19. 26.
ressuscitou guet ur horf bihan, hac er ré e zou
marue coh, guet ur horf uset?
*R.* Nepas; ol en dut e ressuscitou én nerh ha
perfection ag en oneit.
D. Er ré mahignet hac estropiet e a y e ressuscitou
guet hou scieu?
*R.* Nepas; er resurrection, dré me vou un done-
son a berh Doué, e reparou ol er scieu-zé.
D. Corveu er ré vat hac er ré fal a y e ressuscitou Joan. 5 29
haval en eil doh éguilé?
*R.* Nepas; bet e vou un difference vras etré-d'hai.
D. Peh difference arzé?
*R.* Corveu er ré eurus e von el hani Jesus-Christ, Phil 3 21 1 Cor. 15. 42
Ingnernus, scon, subtil hac exampt a beh droug;
corveu er ré malhurus a vou hat a het er hontrer.
D. De betra e ressuseiton er horveu?
*R.* Ert bet lodec ér joyeu pé ér poéuien, bervé me
veint bet lodec én droug pé ér vat guet en ineon.
D. Pegours e ressuscitou er horveu?
*R.* Ressuscitein e reint ol ensemble dé er juge-
ment general.
D. Peguehet amzer e fantou eit quement-eé?
*R.* Ur moment, ur son trompette, ur guir hemp 1 Cor. 15. 52.
quin.
D. Penaus e hellou hum zastume quement a vam-

Ezech. 37. bren, ha hum formein quement a gorven eu uR amzer quer her ?

*R.* Dré er meme puissance en dès crouéet ol er bet a nitra.

D. Er horveu a ne varueint quet mui arlerh er resurrection-zé ?

*R.* Naren; autreü e reint ér vuhé éteruele guet en inean.

D. Petra u er vuhé éternele ?

*R.* Er peh e yamp de uélet én devehan article.

## DEUZECVET ARTICLE AG ER GREDO.

N.° 1. D. Pehani u en deuzecvet ha devehan article ag er Gredo ?

*R. Er vuhé éternele.*

D. Petra e antandet-hui dré er vuhé éternele ?

*R.* Me antand penaus er ré salvet nac er ré danet ne varueint quet mui jamæs, hac eternelement e veint eurus pé malheurus, hervé m'hou dou meritet.

N.° 2. D. E petra e consiste bonheur er ré salvet ?

*R.* E huélet Doué face ha face, ha doh er hârein

1 Cor. 13. 12. a greis er galon durant en eternité.

D. Petra u guélet Doué face ha face ?

Ibid. *R.* Her guélet, hen hanauet reh ha aplan, el me hun guel, el me hun hanaue ni-meme, ha bet goalhet a joye doh her hontemplein.

D. Er Sænt a y ou devou ol er meme bonheur ér Baradouès ?

*R.* Nepas; peb-unan en devou hervé é verite, lot mui, lot bihannoh. En hiaul, el loer hac er stiret nen dès quet er meme splander, hac er meme tra vou ag er ré salvet, e met sant Paul. 1 Cor. 15. 4.

D. Peh sorte Sænt e vou inouret ha disforhet éo Ean dré goroneu special ?

*R.* Tri sorte: er Vartyret, er Gurhiéset hac en Doctoret; de laret u, ar ré en devou anseignet lezeu Doué d'er ral.

D. Penaus e hellon peb-unan bet parfaitement eurus, ba coutant en ur uelet er ral inhuelloh hac inourettoh eit hou ?

*R.* Rac peb-unan en devou ol er bonheur e jaugeou doh-t'hou hac e ellou desirein.

D. Asseyet expliquein quement-cé dré un exemple benac ?

*R.* Tri brer a onait hac a vrastet different, gnsquet guet habideu ag er meme peh mécher, e zou coutant peh-unan guet é hani, dust nen deint quet ag er meme brastet, hac er bihannan ne ell quet doug envie de habideu ar ré vrassan; rac ne jaûgeant quet doh-t'hou.

D. Er horf a ean en devou evé ur bonheur bensé particulier én Ean ?

*R.* Ya; quement me hu capable de guemer ha m'hen devou meritet é pleguein d'en inean.

D. Petra zou necessaire eit gounie er honheur eternele ?

*R.* Conservein græce Doué dré en innocence, pé hé reparein dré er benigen.

D. De het sorte tut e ma gratteit specialement er honheur-zé ?

*R.* De eih sorte, peré e zou galvet henrus dré Jesus-Christ meme én Aviele.

D. Peré u en eih sorte tut-cé ?

*R.* 1. Er ré beur a speret; 2.° en dut douce a galon; 3.° er ré e vive én affliction; 4.° er ré en dès nan ha sehet d'er santeleah; 5.° en dut truhéus; 6.° en dut pur a galon; 7.° en dot a beah; 8.° er ré e andure persecution eit er urionné.

N.° 3. D. E petra e consiste malheur er ré dânet ?

*R.* E vet separet doh Doué, ha losquet durant un eternité guet en diaulet.

D. A ean zou un tan veritable én ihuern ?

Isa. 66 24. Mar. 9 42. *R.* Ya ; er lezen e anseign e hès ino un tan ne varvou jamæs, ha dishaval doh en tan ag er bet.

D. En inean a hi e souffrou evé aherh en tan-zé ?

*R.* Ya ; losquein e rei quer clous el er horf, dré ol-buissance en Eutru-Doué.

D. Mar losque er ré dânet ag er mode-cé e teliant hom gonsumein quent pel ?

*R.* Nepas ; Doué e hou honservou eternelement, ait me souffreint eternelement.

D. Er ré dânet a y a ouer ne achiuou jamæs hou foénieu ?

*R.* Ya, reh mat, hac er chonge-zé e ra hou brassan tourment.

D. A n'hou dès quet ahoel un nebedic soulagement é huélet ral quer malhurus el d'hai ?

*R.* Naren ; *é* contrær, hac el me hu eurussoh er Sænt a gompagnoneah en eil éguilé, a von evé malhurussoh er ré dânet a gompagnoneah er ré dânet arall.

D. Perac e larer er guir *Amen* én achiument ag er Credo ?

*R.* Eit disclériein é creder ferme ol er peh e zou én hi, hac é houlenner ait recompense er bonheur eternele.

❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁

# EIL POENT.

## ER PEH E ZELIER GOULEN,

*PÉ*

### AG EN ESPERANCE HA PEDEN.

D. PEhani u en eil Vertu Theologale ? N.º 1.

*R.* En Esperance.

D. Pet sorte esperance e zou émesque en dut ?

*R.* Deu sorte : en esperance *naturele*, hac en esperance *surnaturele.*

D. Petra u en esperance naturele ?

*R.* En hani e zou diazéet ar voyanteu naturele, el me hu madeleah ha prameeseu en dut.

D Petra u en esperance surnaturele ?

*R.* En hani e zou diazéet ar voyanteu surnaturele, de laret u, ar huissance, madeleah ha promesseu en Eutru-Doué.

D. En esperance naturele a hi e ell hun trompein?

*R.* Ya ; rac liès en dut ne ellant, pé ne vennant quet accomplissein er peh e grattant.

D. En esperance surnaturele a hi e ell hun trompein?

*R.* Nepas ; rac Doué e ell hac e venn berpet accomplissein é bromesseu.

D. Petra en dès gratteit demp en Eutru-Doué, hac e zeliamp esperein a é herh ?

*R.* E græce ér vuhé-man, had é Varadouès ér vuhé aral.

N.o 2. D Petra u græce Doné ?

*R.* Ur secour surnaturele en dès meritet demp J.-C. eit goher er vat ha pellat doh en drong.

D. Penaus é peher inep de græca Doué ba d'en esperance ?

*R* Dré er bresomption hac en desespoir.

D. Petra u er bresumption ?

*R.* Ur gunfiance fol én Doué, el pe zeliehai hun salvein hemp gober a bun tu er peh e zeliamp.

D. Petra

D. Petra u en desespoir ?

*R.* Un discouragement malheurus e ra demp credein e homp rai ouan eit accomplissein gourhemenen Doué, pé rai cablus eit bet pardonnet.

D. Peh remede e zou mep d'en deu aci-zé ?

*R.* Hum daulein guet confiance etré zivreh en Eutru Doué, en ur chongeal e ma hun tad, ha gober a buét tu ol er peh e ellamp guet é græce.

D. A ne ellamp quet hum hassein a græce Doué ?

*R.* Naren ; rac hemp d'hi e ma impossible goher aivreu surnatnrele ha meritein er Baradouës.

D. A deliet u græce Doué de vab-dein ?

*R.* Nepas ; a p'en dn un donæson surnaturele ; mæs Doué en dès hi grattait hac hé ra demp dré é vadeleah hemp quin, a gause de meriteu Jesus-Christ, eit gober hun salvediguesh.

D. A ne eller jamæs meritein græce er bet ?

*R.* Bou ; er ré e zou én stat a græce e ell meritein græceu neué hac er Baradouës, dré en implé mat ag er græceu ou dès.

D. Er ré e zou én stat a hehet, a ne ellant quet eyé meritein quer clous el er rée zou én stat a græce ?

*R.* Naren ; rac hou aivreu nen dès quet er meme salvediguesh dirac Doué, nac er meme vertu eit meritein.

D. Inutile u arzé dehai pedein ha gober aivreu mat ?

*R.* Nepas ; rac duat ne veritant quet ér meme fæçon

guet er ral, é ellant naouah het én gorto a gavet recours é misericorde en Eutru-Doué, el m'hen dès her gratteit dehai.

D. A criue u herpet assès er græceu en dès peb-unan eit resistein doh en droug ha goher er vat?

1 Cor. 10, 13. Conc. Tr. S. 6. c. 11. *R.* Ya; dust peh quer criue me ell bet en tentation hac er fal inclinationeu; a vihannoh ne vehai quet a behet.

D. A mæstre u evé perpet mab dein de sentein dob græce Doué, pé de resistein doh-t-hi?

Eccl 15. Gen. 4. 7. *R.* Ya; el me her guelamp bamdé dre hun experience, Doué e secour en ol; mæs ne force hâni, ha peb unan e ra el ma câr.

N.o 3. D. Dré beh moyant e ellamp-ni hen dout secour ha græce Doué é peb occasion?

*R.* Dré er beden.

D. Petra u er beden?

*R.* Ur saue a bon speret hac a hun halon drezeha Doué, eit hen adorein ha goulen guetou hun doberieu.

D. A obliget ver de bedein?

Luc 18. 1. *R.* Ya; hon Salver e lare demp e ma ret pedein herpet, bemp janars col courage.

D. A Doué ne uel quet hun doberieu, hemp hon goulen guetou?

*R.* Bou, reh ha splan; mæs ean ven me hou guelehemp ni-meme, ha me oulennehemp secour guet humilité,

D. Piue e zon obliget de hedein ?

*R.* Ol en dut bras ha bihan, a drebi en ouait a ræson; rac bâni ne ell hum bassein a secour Doué.

D. Petra e zeliamp-ni goulen guet Doué ér beden?

*R.* Treu mat ha profitable eit é hloer ha hun salvedigueah.

D. Ne eller quet arzé goulen treu fal pé inutile?

*R.* Naren, quement-cé ne vehai quet ur beden; mæs ur blaspheme.

D. A ne eller quet evé goulen en avantageu naturel hac er madeu temporel ?

*R.* Bon; mæs hemp qnin a guement me ellant chervige eit gloer en Eutru-Doué ha hun salvedigueah.

D. Doh piue e telier hum adressein ér beden ?

*R.* Doh Doué principalement, el mammen ag en nl græceu.

D. Perac e laret-hui, doh Doué principalement ?

*R.* Rac er Urbiès, en Ælet hac er Sænt e ell hun secour dré hou intercession, ha dré quement-cé e ma mat ha deliet hum adressein evé doh-t-hai.

D. Er Urbiès, en Ælet hac er Sænt a y e ell hun secour a nehai hou hunan ?

*R.* Nepas; ne ellant meit goulen aveit omp, ha bet hun avocadet dirac Doué.

D. Pet sorte peden zou ? N° 4.

*R.* Deu sorte, er beden a vég hac er beden a galon.

D. Petra u er beden a vég ?

*R.* En hani e rer guet conzeu.

D. A assés u prononcein conzeu a vég eit me vou mat er beden-zé ?

*R.* Nepas ; ne tal de guet, ha pehet u meme, mena vé en esprit hac er galon guet er peh e larer a vég.

D. A pehet u perpet a p'en da en esprit de bromein durant er beden ?

*R.* Nepas ; me ne arriue quement-cé a exprès, pé manque a evehat.

D. Petra e zelier gober eit bet dibeh dirac Doué ar er poent-cé ?

Eccl. 18. 23. *R.* Ret u preparein er galon quent er beden, hervé avis er Speret santel, evehat a rein occasion d'en distractionneu, hac assei bou fellat quenteh el me hum aviser a nehai.

D. A ne zelier quet retourn ar er pedenneu e vé bet laret guet distraction ?

*R.* Naren, quasi jamæs ; asséu u degàsse en esprit d'é leb, ha continuein guet mui a attention.

D. Er pedenneu laret guet distraction a y e vé profitable dirac Doué ?

*R.* Ya, quer cloua el er ral, meit ne arriiou qnet quement-cé a hun goal.

D. Petra e zelier gober eit parrat doh en distractionneu ?

*R.* Ret u chongeal a barfait é presence en Eutrn Doué, hum denn a cosé én ur leh tranquile, hac evehat doh en discoharn, quer cloua el doh en deulegat.

D. Petra u er beden a galon ?

*R.* En hani e rer a zianharh, hemp prononcein conzeu.

D. Peh hanv e rer hoah d'er sorte peden-zé ?

*R.* Hé hanuein e rer *Meditation*, pé *Oræson mentale*, de laret u, *Oræson a galon*.

D. Pehani ag en diue sorte peden-zé u er harfaitan ?

*R.* Er *Meditation*, pé *Oræson mentale*.

D. Perac e ma hi er barfaitan ?

*R.* Rac me sàue ordinæremeut guel en esprit hac er galon drezeha Doué, ha me hés indulgenceu bras doh hé gober.

D. Er meditation pé oræson a hi e zeli het conseillet d'en ol ?

*R.* Ya; rac me hu er moyant surran ha nerhussan de avanceiu prompt én caranté Doué hac én devotion.

D. A p'en du elcé u, ne zelieher arzé jamæs hum abuse de bedein a vég ?

*R.* Bou; rac en diue sorte peden-zé, caijet ensemble, e zou nerhussoh ha profitaploh en eil a eguilé.

D. E pet fæçon e partager hoah er beden ? N.o 5.

*R.* Hé fartagein e rer én peden *particuliere*, én peden *commune*, hac én peden *publique*.

D. Petra u er heden *particuliere* ?

*R.* En hani e ra peh unan d'é du.

D. Petra u er beden *commune* ?
*R.* En hani e rer ensemble.
D. Petra u er beden *publique* ?
*R.* En hani e ra en Ilis én hé officeu.
D. Pehani u er uellan ag er pedenneu-*zé* ?
*R.* Er beden *publique*, hac ar hé lerh er beden *commune*.
D. Perac e ma guel er beden *commune* eit er beden *particuliere* ?
*R.* Rac me ver ordinærement devotoh én ur bedein guet er rel, ha berpet surroh a vet cheleüet guet Doué.
D. Perac e ver surroh a vet cheleüet guet Doué?
Math. 18. 19. 20. *R.* Rac m'ben dès Jesus-Christ laret penans ne vern men en hum gavou deu pé tri dastumet én é hanv, é vou ino ér hreiz a nehai, hac en hou devou gnet é dad ol er peh e oulenneint.
D. Perac e ma guel er beden *publique* eit en diue aral ?
*R.* Rac me vé groeit én hanv en Ilis universelle, pehani ne vanque jamæs a vet cheleüet.
D. Perac e rer er pedenneu *publique* ag en Ilis guet ceremonieu hac ornementeu particuliere ?
*R.* Eit inourein davantage en Eutru-Doué, ha cresquein devotion er fidelet.
D. Perac e câner en officeu ?
*R.* Eit discoein er joye spirituele ag er gelon, en

ur aeüel en och de velein Doué guet en Ælet hac er Sænt.

D. De hetra e sonner er clehier ?

*R.* Eit inourein Doué dré hou melodie, hac avertissein er bobl e d'er pedein a galon.

D. De hetra en hum cherviger e oleu beniguet én Ilis ?

*R.* Eit ma vou cairroh en officeu, hac eit discoein d'er fidelet e teli splannein ha losquein hou halon dirac Doué, el er goleu-zé.

D. De hetra en hum cherviger e zeur beniguet ?

*R.* Eit pellat en diaul hac avertisse er fidelet de hurifieiu hou honscience eit bet cheleuet guet Doué.

D. A ne zeliar hum chervige a zeur beniguet meit én Ilis ?

*R.* Bou ; daliein e rer heu dout a uehou berpet én tigueaheu, eit quemer specialement de vitin ha de nos, hac eit beneguedein peb tra én ti hac ér mez, a pen du jaugeahle, inep de fallauté en diaulet.

D. Perac e rer er processionneu ?

*R.* Eit degasse chonge demp é homp prehenderion er en doar, hac e telamp querbet hemp arsàue drezeha en Ean pehani e zou hun guir vro.

D. Perac e touguer croizieu, haniéleu ha limageu er Sænt én procession ?

*R.* Eit inourein er limageu-zé, ha discoein demp e telamp heliet exempleu er Sænt, el me beliamp hou limageu.

N.º D. Penaus e teli het er horf durant er beden ?
6. *R.* En ur fæçon modeste, hac ar en deulin, mar gueller, pé ne ve eller, ne vern penaus a hent aral, meit me vou er galon guet Doué.

D. Penaos e teli het er galon hac en esprit durant er heden ?

*R.* Guet attention, confiance, humilité, tuemder ha perseverance.

D. Petra u pedein guet *attention ?*

*R.* Chongeal ér peh e laramp, ha hum cheleuet ni meme, eit het cheleuet guet Doué.

D. Petra u pedein guet *confiance ?*

*R.* Sellet Doué el hun tad, ha goulen guetou hardeh mat, el é vugalé.

D. Petra u pedein guet *humilité ?*

*R.* Hanauet ne veritamp nitra aberh Doué, ha hum zerhel dirac-t-hon el ur peur e oulen en alezon doh dor ur pinhuic.

D. Petra u pedein guet *tuemder ?*

*R.* Digor ha tuemmein hun halon doh Doué ér heden, eit me tuemmou evé é hani dohomp.

D. A necessaire u het tinirreit ha acuil daren eit quement-cé ?

*R.* Nepas ; asséa u pedein guet ur guir garanté, hemp hum abuse de glah douster ha consolation.

D. A nen du quet mat en douster ha consolation a pe bedér ?

*R.* Bou; meit me teint a berh Doué, dré sentimenteu surnaturele; mæs ne zelier jamæs hou hlah, na hum sodein guetai.

D. Petra u pedein guet *perseverance ?*

*R.* Derhel mat de oulen, hemp hum rehutein, bet que ne rei Doué demp.

D. A sur omp perpet e rei Doué demp er peh e oulennamp ?

*R.* Ya; a guement me onlennamp treu jaugeable, ha guet en dispositionneu requis.

D. A sur omp evé a hun het er peh e oulennamp eit er ral ?

*R.* Nepas; rac Doué n'en dès quet hum ohliget de guement-cé; ni e ell naouah pedein eit hai Jac 5 16 guet confiance, dust n'hen nès quet er meme assurance el aveit omb.

D. Eit piue e tehamp-ni pedein ?

*R.* Eit ol er ré en dès doher a hedenuen, eit er vistre spirituel ha temporel, eit er hærent, amiet hac anemiset, enfin eit ol er ré viue hac er ró varue.

D. A ne ramp quet dommage demp-ni meme en ur hedein elcé eit er ral ?

*R.* Naren; pel doh ino, ha sal mui me assistamp er ral dré hun pedennen, sal mui en hun assiste evé en Eutru-Doué dré é græce.

D. Pegourz e telier pedein ?

*R.* De beb course ag en dé, hervé me bès dober, mæs surtout de vitin a pe sàner, ha de nos a p'hen der de gousquat.

D. Penaus a telier goher er heden de vitin ha de nos?

*R.* Ret u hé goher ensemble é peh tigueah, a guement me heller, ha me ne eller, ret u ahoel bé gober devot mat peb unan d'é du.

D. A ohliget u en tadeu ha mammeu, mistre ha mæstrezet, d'hen dont sourci a guement-cé?

*R.* Ya, rescondein e rant a ol er ré a zon én hou
1 Timo. 5. 8. zi, hac ohliget eint d'oher dehai hum acquittein ag en dever-zé, edan boen a renoncein d'er fé hac a vet goah eit un infidele, el me lar sant Paul.

D. Penaus a ellant y bet tranquile dirac Doué ar en article-zé?

*R.* F hober laret er heden én commun dirac-t-hai, a guement me helleint, é hoher de beb unan assistein én hi guet devotion, hac é tiscoein y meme en exemple.



# ER BATER.

N.o

1. D. Pehani u en excellentan peden e ellamp goher de Zoué?

*R.* Er *Bater noster.*

D. Perac e ma er beden-zé quen excellent ha quen agréable de Zoué ?

*R.* Rac me hu bet composet dré hun Salver meme, ha me caver én hi, én ber guirieu, ol er peh e zeliamp goulen guet Doué eit é gloer prope ha hun salvedigueah. Math. 6. 9.

D. Perac e ma hi quer ber ?

*R.* Eit me ellou peb-unan hé disquein essoh, ha hé laret liessoh.

D. E petra e consiste ol er *Bater ?*

*R.* Consistein e ra én ur salud de Zoué, hac én seih goulen different.

D. E petra e consiste er salud ag er Bater ?

*R.* Er guirieu-man : *Hun Tad pehani e zou én ean.*

D. Perac e galuamp-ni en Eutru-Doué *hun Tad ?*

*R.* Rac me homp veritablement é vugalé, dré m'en dés hun hrouéet, ha me hun dalb continuellement éo huhé.

D. Er beherion a y e ell evé laret en hanv-zé de Zoué ?

*R.* Ya ; rac na cesse jamæs a vet hon zad, dust peh quen ingrat eint en é guever.

D. A inour hras u demp het hugalé de Zoué ? N.o

*R.* Ya ; hrassoh inour eit bet hugalé de Brioce na Roué. 2.

D. Penaus e ellamp-ni meritein en hanv-zé ?

*R.* En ur gârein Doué a greis hun halon, hac é hober é volanté é peb tra.

D. Perac e ramp-ni de Zoué en hanv a Dad, quentoh eit hanv er bet aral ?

R. Eit tinirrat guel é galon, ha hen dont mui a gonfiance ér beden.

D. Perac en her galuamp-ni *hun Tad*, ha nepas *ma Zad* ?

Math. 23. 8. Iac. 6. 16. R. Eit degasse chonge demp e homp ol herder én Jesus-Christ, hac e teliamp pedein en eil eit égnilé.

D. Doh pehani ag en tri person en hum adressamp ni ér Bater, en ur laret *hun Tad* ?

R. Doh en tri person ensemble; rac m'hou déa hun hrouéet unan quer clous el en aral, a pe ne rant meit un Doué.

D. A p'en du Doné partout, perac e larer : *pehani e zou én ean* ?

R. Rac én ean e ra splannein é gloér en ur fæçon special, hac ino e ma ar é drone eit hun cheleuet.

D. De betra e chervige hoah er guirieu-zé : *pehani e zou én ean* ?

R. De zegasse chonge demp e ma hun guir vro én ean, hac e teli het evé ino en ol desirieu a hun halon.

D Penans e partager er seih goulen ag er Bater ?

R. Hou fartagein e rer én den lot : en tair quetan e sel gloér en Eutru-Doué, hac er pedair deveha̅n doberieu mab-dein.

## QUETAN GOULEN AG ER BATER.

D. Ehani n er guetan goulen ag er Bater? N.o 1.

*R. Hou s'hanv bet santifiet.*

D. Petra e oulenuamp-ni dré er guirieu-zé?

*R.* Ni'e oulen me von hanânet, càret hac inouret en Eutru-Doué dré en ol dut, ha dré omp ni én particulier.

D. Penaus e telier inourein Doué ha santifieiu é hanv?

*R.* Dré er bonzeu, er chongen, en aivreu hac ol er sentimenten ag er galon.

D. Peré n er pebeden hraasan inep d'en obligation en dès peh dein de santifiein hanv en Eutru-Doué?

*R.* En touyadelleu, er blasphemen, ha pep conzeu inep d'er fé ha d'er religion, el me hu merchet én eil goorhemen Doué.

D. Penaus e peher hoah inep d'en obligation-zé?

*R.* E prononcein dré accoustumance ha hemp respet en hanv adorable a Zoué, pé eu hani a Jesus, el me hu laret sal-taul, *ya men Doué, ya me Jesus.*

D. A ne beher quet evé inep d'en obligation-zé é prononçein hemp respet hanv er Uirhiès ha hani er Sænt?

*R.* Bou; rac Doué e gommande demp inonreiu ha santifiein en hanueu-zé arlerh é hani.

## EIL GOULEN AG ER BATER.

N.o 1. D. PEhani u en eil goulen ag er *Bater?*

*R. Hou ranteleah degasset demp.*

D. Petra e oulennamp-ni dré er guirien-zé?

*R.* Ni e oulan me vou respectet, douget ha ꝫervi-get en Eutru-Doué partout, el er roué a ol er bet.

D. Men en hum gave ranteleah Doué?

*R.* En tri leh différent, de laret u, é calon en dut santel dré é græce, é ol er bet dré é buissance, hac ér Baradouès dré é gloér.

D. Peré ag er ranteleheu-zé e olennamp-ni en ur laret: *hou ranteleah degasset demp?*

*R.* Ni e oulen er ranteleah a græce ér bet-man, hac en hani e é gloér ér bet aral.

D. Perac ne oulennamp-ni evé er ranteleah a é buissance?

*R.* Rac henneh e hum gave partout, ha ne ell jamæs manquein: nen du quet arzé necessaire ber goulen, mæs bemp quin hum rejouissein a nehou.

D. Eit piue e oulennamp-ni er ranteleah a græce Doué hac en hani a é gloér?

*R.* Eit omp ni mema hac eit ol en dut aral.

D. Petra e antendet-hui dré ol er ral?

*R.* Me entend ol en dut en general, ha speciale-

ment er grechenion, er ré e zou ér goal hent, quer cloua el er ré e zou én hent mat.

D. Penaus e telier goulen ranteleah Doué eit er ré e zou ér goal hent ?

*R.* En ur oulen me changeint a vuhé, ha me veint fidelloh de Zoué ar en doar, eit het eurus guetou un dé ér Baradouës.

D. Penaus e telier goulen ranteleah Doué eit er ré e zou én hent mat ?

*R.* En ur hedein me cresquou berpet caranté Doué én hou halon, ha me chommeint fidel dehi het er marv.

D. A ni e zelia evé goulen ranteleah Doué eit er hayannet, juivet, heretiquet ha schismatiquet ?

*R.* Ya, ni e zelia desirein ha goulen me tigorrou hou deulegat, me hanàoeint ar urionné, ha me plegueint el omp edan authorité en Eutru-Doué ha hani en Ilis.

D. Edan peh ranteleah e ma ol en dut n'en deint quet edan ranteleah Doué ? N.o 2.

*R.* Edan hani en diaul pehani e zou galnet guet Jesus-Christ, er prince ag er het-man. Joan. 12. 31.

D. Piue e zon édan er ranteleah-cé ?

*R.* Ol en dut n'en deint quet én Ilis, hac ol er ré e zou é stat a bchet marvel, pé en dès hou halon guet madeu ha hombance er bet.

D. Piue e zou edan ranteleah Doué ?

*R.* Er ré e ra hou fossible eit hum zerhel én é garanté, hac e zou veritablement distaguet doh er het-man.

D. Er ré en dou hiuet edan ranteleah en diaul ér bet-man a y e ell bet ingorto a vet edan ranteleah Doué ér het aral ?

*R.* Nepas; peb-unan e von durant un eternité edan er mestre é chervige pehani e vo marhuet, ha Doué ne hanàoo eit é sujetté én ean meit er ré en d'hou ean hanàuet eit hou roué ar en doar, hac e vo maruet én hé garanté.

## TAIRVET GOULEN AG ER BATER.

N.° 1. D. Pehani u en dairvet goulen ag er Bater ?

*R. Hou volanté bet groeit ar en doar el én Ean.*

D. Petra e onlennamp-ni guet Doué dré er guirieuzé ?

*R.* Ni e onlen eit ol en dut, hac eit omp-ni én particulier, er græce d'accomplissein é volanté ar en doar, el me hé accomplissa en Ælet hac er Sænt ér Baradouès.

D. A obliget u ol en dut de bleguein é peb tra édan volanté Doué ?

Isa. 45. 9. *R.* Ya, ha malheur d'en dein e revolte inep d'é Grouéour, e met er Prophete.

D. A obliget u en dut d'accomplissein volanté Doué quer parfait el me hé accomplisse en Ælet hac er Sænt ?

*R.* Nepas ; rac impossible u quement-cé : assès u me hé accomplissou peb-unan a é hossible, hervé er græceu en dès, en ur chongeal en hen dès peb-unan é zoneson particuliere a berh Doué, hac é vnu goulennet davantage guet er ré en devon receuet davantage, hervé me her lar Jesus Christ én Aviel. 1 Cor. 7. 7. Luc. 12. 48.

D. Penaus e accomplisser volanté Doué ? N.º 2.

*R.* E hosrnein é ourhemenen, hac é receu guet aboissance er poénieu e arrine e é berh.

D. A ean e rer evé volanté Doué é receu er poénieu e arriue aberh en dut, pé aberh er goal speret ?

*R.* Ya ; rac ne arriue nitra guenemp meit dré volanté Doué, hac eit hun salvedigueah, mar câramp profitein.

D. Peré u en drougueu principallan e arriue guenemp aberh Doué ?

*R.* Er goal amzer, er fal vlaïaden, er benrsnté, er hollen, er bresel hac er hlinneden.

D. Peré n en drougeu e arriue guenemp aberh en dut ?

*R.* En dommageu, er friponage, en decrisnce ha poh outrageu aral.

D. Peré u en drougueu e arrine guenemp aberh er goal speret ?

*R.* En tentationneu, tourmenteu ha drougueu a bep mode ér horf hac én esprit, quer cloua el ér madeu temporel.

D. 'A n'en du quet ur malheur andure ol en drougueu-zé?

Act. 14. 21 *R.* Naren, er poénieu ag er bet man e zon ur vammen a vonheur eit er het arsl, ha dré d'hai é ter de vet hsval doh Jesus-Christ, pehani en dès hiuet ha maruet é creis er poénieu.

D. Penaus e telier hum gomportein é ol er poénieu zé, eit me veint profitable?

Luc. 22. 42. *R.* Guet patiantet, resignation, courage ha joye meme, mar gueller, en ur laret é peh occasion: *Men Doué, hou volanté bet groeit, ha nepas me hani.*

---

## PEDAIRVET GOULEN AG ER BATER.

N.° D. Pehani u er bedairvet goulen ag er Bater?
1. *R. Reit demp hiriue hun bara pamdiec.*

D. Petra e oulennamp-ni dré er guirieu-zé?

*R.* Ol er peh e zou necessaire peh dé eit doberieu en inean ha ré er horf.

D. Pet sorte bara e zelier diforh ha goulen guet Doué?

*R.* Tri sorte: bara er horf, bara en esprit, ha bara er galon.

D. Petra u hara er horf?

*R.* Ol er peh e zou necessaire eit er biuance hac entretenement.

D. Petra u hara en esprit?

*R.* Conzeu Doué ha peh anseignement vat. Math. 4. 4.

D. Petra u hara er galon?

*R.* Græcen Doué hac er gommunion. Joan. 6. 35.

D. Pehani ag en tri hara-zé e oulennamp-ni guet Doué?

*R.* Hou zri; rac me heint necessaire hou zri.

D. Paré a nehsi e zelismp-ni goulen principalement?

*R.* Bara er galon ha hani en esprit; rac me heint er ré necessairan.

D. A n'en du quet evé necessaire hara er horf?

*R.* Bou; mæs nepss quement el en neu aral, ha aur omp a nehou en ur oulen er ral.

D. Penaus e homp-ni aur a nehou en ur oulen er ral?

*R.* Rac Jesus-Christ en dès laret ne vanquon jamæs nitra demp, mar clasquamp quetan tout ranteleah Doué ha' hun salvedigueah. Math. 6. 33.

D. A pehet u hum dourmentein ha hum ziscon-fortein guet eun a vanquein a vouit?

*R.* Ya; quement-cé e zuu ancoba e ma Doué hun tad, ha hum gomportein el er hayannet, e met Jesus-Christ. Ibid.

D. Penaus e telia arzé ur hrecheio hum gompor-tein ér fæt ag er hiuance hac entretenement?

*R.* Eau e zelie hum implé a é hossible eit bou gouni, ha hum fiein davantage ar brudence en Eutru-Doué, eit ar é industrie hi lahour.

D. Penaus e eller meriteiu er hara pamdiec ?

*R.* Doh her goulen guet humilité, hac é cârein Doué a greis er galon.

N.o 2. D. Perac e laramp-ni hemp quin : *reit demp hiriue*, hemp conze ag *arhoah* ?

Math. 6. 34. *R.* Eit hen dout chonge e ma assés é zoberieu de beh dé, ha ne zeliamp quet hum dourmentein eit en amzer de zonnet. Mar hamp hiue arhoah, ni e oulennou erré aveit arhoah, ha sur omp a hun het éu ur feçon henac quer clous el hirine.

N.o 3. D. Perac ne ouleunamp-ni simplement meit *bara pamdiec* ?

*R.* Eit hen dout chonge e telier hum goutantein ag ur houit ha guaquement ordinær, hemp clah hragal na gober chervat.

D. Petra e zou ret gober eit santifiein er houit ?

*R.* Ret u ber receu guet humilité a zorn en Eutru-Doué, laret er *benedicite* queut her hemer, bet reglat mat én déhrein hac én yvet, ba laret græceu éu achiument ag er pret.

N.o 4. D. Penaus e hel chervige, eit er salvedigueah, ar hara pamdiec a ra Doué demp ?

*R.* Doh her partageiu a galou guet er ré beur, en ur rein en alezon a volanté vat.

D. A obliget e ver de rein en alezon ?

*R.* Ya, a gnement me eller, bac edan boen a zânation. Math. 25. 41.

D. Piue e zon obliget de rein en alezon ?

*R.* Ol er ré en dès nn dre henac de ziover.

D. Peguement e zelier rein d'en alezon ?

*R.* Mui pé hihannoh, peh unan hervé é voyant Tob. 4. 8. ba dober er ré benr.

D. De biue é telier rein en alezon ?

*R.* De ol er ré en dès doher, rac me beint ol membren de Jesus-Christ; mæa specialement d'er beurerion mehus.

D. Penaus e telier rein en alezon ?

*R.* Guer joye ha respet, el da Zoué meme. Eccl. 35. 11.

D. Peh avantageu e gaver é rein en alezon ? 2 Cor. 9. 7.

*R.* Aventageu hemp som ér bet man, ha boah Tob. 4. 11. mui ér bet aral.

D. Mar dès qnement a evantage é rein en alézon, e ma malhurus er beurerion, manque ne ellant hé gober ?

*R.* Nepas, rac mar du eurua er ré pihuiq é rein en alezon, é ma evé eurua er heurerion doh hé Math. 5. 3. receu, mar deint peur a galon hac a aperet, el me lar Jesus-Christ.

D Petra u bet peur a speret ?

*R.* Bet coutant ag er beurranté, bé estimeiñ el nn tresor a zorn en Eutru-Doué ha pedein eit en ol, hemp laret droug na clem e hâni.

D. Er ré beur a ne ellant jamæs rein en alezon?

*R.* Bon; avar a sorte alezonnieu e zou, quer clous el er ré pihuiq.

D. A bet sorte alezonnieu e zon arzé?

*R.* A zen sorte: en alezonnieu eit er horf e hanver *corporel*; hac en alezonnieu eit en inean e hanver *spirituel.*

D. Peré u en alezonnien *corporel?*

*R.* Bet æs seih.

D. Hanuet y.

*R.* 1.° Visitein er ré glan. 2.° Rein de zébrein d'er ré en dès houant. 3.° Rein de yvet d'er ré en dès séhet. 4.° Gusquein er ré nuah 5.° Logein en estrangerion. 6.° Prenein er gaptivet. 7.° Liénein hac interrein er ré varue.

D. Peré u en alezonnieu *spirituel?*

*R.* Bet æs seih aral.

D. Hanuet y.

*R.* 1.° Anseignein er ré ne ouyant quet. 2.° Rein conseil vat d'er ré en dès dober. 3.° Didrompein er ré fariet. 4.° Pardonnein d'er ré en dès hun offenset. 5.° Consolein er ré affliget. 6.° Supportein en dut diez. 7.° Pedein eit er ré vine hac er ré varue.

D. A n'en du quet quer clous en alezonnieu *spirituel* el er ré *corporel?*

*R.* Bon, ha liês meme guel, dust me heint essoh de ober.

## PUEMVET GOULEN AG ER BATER.

D. PEhani u er buemvet goulen ag er Bater? N.o 1.

*R. Pardonnet demp hun offanseu, el me pardonnamp d'er ré en dès hun offanset.*

D. Petra e antender dré er guirieu-zé *hun offanseu?*

*R.* Ol er fauteu en ès groeit hac e ramp hoah bamdé.

D. A ean e eller veritablement bet pardonnet dré er oulen-zé hé hunan ag ur pehet benac hemp her hovessat?

*R.* Ya, ag er pehedeu veniel; mæs er pehedeu marvel ne ellant bet pardonnet meit dré er sacrement a Benigen.

D. Petra e zou necessaire eit bet pardonnet ag er pehedeu veniel dré er oulen-zé?

*R.* Hé laret guet devotion ha contrition assès.

D. Perac é laramp-ni *el me pardonnamp?* N.o 2.

*R.* Eit discoein é vennamp me vou groeit demp el me rehemp d'en nessan, hac é consantamp ne bardonnou demp en Eutru-Doué, meit quement el me pardonnehemp d'er .ral.

D. Er ré ne bardonnant quet ne ellant quet arzé bet ingorto a vet pardonnet?

*R.* Naren; dré er oulen man ag er *Bater* é prononçant-y meme hou sentence.

D. Gnel vehai erzé dehai passein er oulen-zé eg er *Bater ?*

*R.* Nepas, y e zelie hé laret quer clous el er ral, én intention me touchou Doué hon halon, ha me consanteint pardonnein eit bet bardonnet y meme.

D. De biue e telier pardonnein ?

*R.* De ol er ré en dès hun offancet, hemp reservein hâni.

D Petra e zelier pardonnein ?

*R.* Ol en offansen hac outrageu, ne vern peh quer bras me ellant bet.

D Penaus e telier pardonnein ?

*R.* A galon ha parfaitement, hemp derhel en disterran rancune.

D. A pebet u chongeal én outragen, e p'har groer hemp intention d'hum vengein ?

Eccl 28 6. *R.* Ye, er chonge-zé e hunan e zou dangerus ha fal, drès peh tra mar hun gave gnet yenion, ha ne zelier jamæs hum srrestein én hon.

D. A pehet n evé e pe za én esprit en drespet demh ?

*R.* Nepas, er peh e zisplege d'er galon ne ra droug er bet d'er gonscience.

D. Peh quer liès e telier pardonnein ?

*R.* Quer liès gueh el me ver offanset, hemp jamæs ne.

D.

D. A ne ellamp quet gortoz eit pardonnein me teher de oulen pardon guenemp?

*R.* Naren, obliget omp de bardonnein a ben d'er Eph. 4. 26 ré meme e zou lan a gas dohemp, bac e zalh d'hun offensein.

D. De betra e ma obliget en hani en dès offenset un aral? N.º 3.

*R.* Dé oulen pardon guetou, ha de reparein en offense.

D. Petra von a nehou, me ne vèn en aral her pardonnein?

*R.* Quement-cé n'her mirou quet a vet pardonnet guet Doné, mar groa a é du ol er peb e zelie.

D. De betra e ma obliget en hani e zou bet offenset?

*R.* De hardonnein parfaitement, ha dober meme é bossible eit disachein en aral, mar du hoah fachet.

D. Penaus e hel enn het obliget de guement-cé, e pe n'en du quet bet cause d'en aral de fachein?

*R.* Dré er garanté e zelie peb unan d'é nessan, ha dré onrhemen Jesus-Christ pebani en dès her hommandet én aviel. Math. 5. 24.

D. A obliget omp ni evé de hardonnein d'en nessan en dommage en devehai groeit demp?

*R.* Nepas, mar du én stat d'er reparein: libre e de beb unan clah é hani, meit me her groei hemp cas na yenion doh en nessan.

## HUEHVET GOULEN AG ER BATER.

N.° 1. D. PEhani n en huehvet goulen ag er *Bater?*
*R. Ne gasset quet a nehomp d'en tentation.*
D. Petra e oulennamp-ni guet Doué dré er guirieu-zé?
*R.* Ni e oulen ne bermettou quet me vehemp tentet, pé me rei demp er victoire ar en ol tentationeu.
D. Perac ne oulennamp-ni bet delivret absolument ag en tentationeu,
*R.* Rac en tentationeu e zon liés avantageus eit gloër en Eutru-Doué ha hun salvedigueah.
D. Penaus e vé avantageus en tentation eit gloer en Entru-Doué?
*R.* En ur ziacoein é vadeleah é quever en dut hac er honvoir en dés ar en diaulet
D. Penaus e vé hi avantageus eit hun salvedigueah?
*R.* Doh hun derhel én humilité, é craisquein hun merite, hac en hun staguein mui ha mui doh Doué.
D. En tentation a hi e ra er vat-cé d'en ol?
*R.* Nepas n'her groa meit d'er ré e zihuen guet courage er ral o hum goucie hac e hum gol dré-d-hi.
D. En dut santel a y ou dès ejé tentationeu?

*R.* Ya, ha liès gosh eit er ral, dré me hou dès mui a græceu, me heint galvet d'ur sauteleah brassoh, ha m'hen dès en diaul mui a gas doh-t-hai.

D. En tentationeu e y e hum gave é peb onait ?

*R.* Ya, commencein e rant quasi guet er vuhé, ha padein e rant bet er marue.

D. Ol en dut a y e vé tentet ag er meme mode ?

*R.* Nepas, peb unan e vé tentet ér fæçon me permette en Eutru-Doué, lot mui, lot hihannoh, lot ag ur mode, lot ag ur mode aral.

D. A beban e ta en tentationeu ? N.o 2.

*R.* A dair mammen principal.

D. Hanuet en tair mammen-zé.

*R.* En diaul, er bet, hac er hicq.

D. A nen domp qnet evé cause ni-meme d'en tentationen ?

*R.* Bou, nr lot cair a dut e vé tentet a hon goal, manque a evehat, pé e zihuen assés.

D. A ne ver quet evé mar a uéh tentet guet en Eutru-Doué ?

*R.* Naren, Doué ne dente jamæs hâni eit hen dongueìn d'en droug. Jacob. 1. 13.

D. Perac e ra ean arzé mar a ueh poënien én esprit, ér galon hac ér horf ?

*R.* Eit eprouvein eu dut ha raiu dehai mui a verite.

D. A een ver berpet capable de supportein er poënieu, ha de zihuen doh en tentationen ?

*R.* Ya, ne vern peb quer bras me ellant bat : rac
1 Corint. 10. 13. Doné ne bermetton jamæs ma vehemp tentet drès er secour e ra demp eit dihuen.

N.° 3. D. Penaus e telier hum gomportein én tentationen?

*R.* Guet humilité ha confiance én Doué, hemp jamæs hum droublein na col courage.

D. A ean ver dibeh dirac Doué a pa bade pel en tentation ?

*R.* Ya, meit me talheber perpet de zibuen hemp jamæs pleguein.

D. Peré u en tentationeu calettan ha dangarussan?

*R.* En tentationeu ag er hicq.

D. Er Sænt a y e zou bet aujet d'er sorte tentationen-zé ?

*R.* Ya, hac ur lot cair a nebai én fæçonieu terrible, el me her gueler én S. Paul hac ur lot cair aral.

D. Penaus e eller bet pur, guet tentationeu quen dishonest ?

2. Cor. 12. 9. Eccli. 2. 5. *R.* D é en nerh a græce Doué, rac er vertu e griuha én tentation, el me hum burifie en aur én tan.

D. A ne ver quet cablus quer liès gueb el me hum goucie en esprit, pé me revolte er horf dré en tentationeu ?

*R.* Naren, meit me tihuenneher ér galon : n'en da quet er sentiment o ra er pehet, mæs er honsantement.

D. A ne beher meit a pe gonsanter guet en droug e chonger ?

*R.* Bou, pehein e rer quer liès guêh el me bum arrester én hon exprès, pé manque a evehat, ha ne vehai desir er bet d'er boumettein.

D. Penaus e eller donet de ben a dentationeu er hicq ? N° 4.

*R.* Dré en defiance a nehomp ni-meme, dré er recours doh Doué, dré er beden, er yeun, er mortification, ha surtout dré er sourci a bellat doh en occasioneu.

D. Penaus e heller donet de ben a dentationeu er bet ?

*R.* Eo ur gonsiderein penaus ol é joyeu, bombance ha madeu n'en deint meit abusance, vanité ha tromperesh.

D. Penaus e heller donet de ben a dentationeu en diaul ?

*R.* Dré sign er groéa, dré en deur benigaet, dré relegueu er Sænt, dré en hanv santel a *Jesus* hac a *Vari*, pe mar deint ag ur mode rai grive hac extraordinær, dré er bouvoir en dès reit Jesus-Christ d'en dot a Ilis eit qnement-cé.

D. Peré u er moyanteu general eit feahein en ol tentationeu ?

*R.* Er beden, er meditation, er recours doh Doué hac er Sænt, er goofiance ér Hovesour, ha surtout er gommunion.

## SEIHVET GOULEN AG ER BATER.

N.º 1. D. PEhani a er seihvet goulen ag er Bater?

*R. Delivret-ni ag en droug.*

D. Petra e oulennamp-ni dré er guirieu-zé?

*R.* Ni e oulen bet delivret a zrouguen er vuhé man ha surtout a ré er vuhé aral.

D. Peré u en drougueu ag er vuhé man?

*R.* Er pehet hac er miserieu a beb sorte.

D. A behani ag en drouguen-zé e oulennamp-ni bet delivret principalement?

*R.* Ag er pehet, rac me ra un outrage bemp par de Zoué hac un dommage bemp som demp ni-meme.

D. A ne oulennamp quet ayé bet delivret ag en drougueu aral?

*R.* Bou, mæs ar gondition ne von quet guel demp hou sndure eit gloer en Eutru-Doué ha bun salvedigueah.

D. Er miserieu ag er vuhé man n'en deint quet arzé un droug veritable?

*R.* Bou, mæs ur honheur bras eint eit er ré e ouer profitein a nehai.

D. Penaus é mant y ur bonheur aveit omp?

*R.* En ur rein demp en tu de bayein hun dalé ha de gresquein hun recompense én ean.

D. Peré u en drougueu ag er bet aral ?

*R.* Er Purgatoire, ha surtout eu Ihuern.

D. Petra e signifie er guir *Amen* éu achiument ag er Bater ?

*R.* Signifiein e ra *elcé revou groeit*, eit discoein e tesirer me hum accomplissou ol er gouleuneu a uahi.



# EN AVE MARIA.

D. A Eau zelier iuourein ha pedein er Urhiès Varie ? N.º 1.

*R.* Ya; arlerh Doué e telier hé iuourein drès en ælet hac er sænt.

D. Perac ?

*R.* Rac me hu mam de Zoué, ha me hel hun secour ur lot cair mui eit hai ol.

D. A un dra vat u bet devot d'er Urhiès ?

*R.* Ya; nen dès merche er bet a salvedigueah assurettoh eit heuneh ?

D. E petra e consiste specialement en devotiou-zé ?

*R.* E pratiqueiu er vertuieu é dès hi meme pratiquet.

D. Perac en hé galuer simplement er Urhiès ?

*R.* Rac me hu Gurhiès drès eu ol Gurhiéset aral.

D. Pet Gurhiès Varie e zou ?

*R.* Nen dès meit unan hemp quin, pehani e zou mam de Jesus-Christ.

D. Perac e larer arzé en Intron-Varia ag er *Rosær*, en Intron-Varia *ag er Harmæz*, en Intron-Varia *a Druhé*, hac ur lot cair aral ?

*R.* Quement-cé ne signifie meit en devotionneu different institùet én inour d'er Urhiès-zé.

D. De bet termein ag er bet a tas er Urhiès ar en doar ?

*R.* Ardro puar mil vlai goudé me hoai crouéet.

D. A ne ouai quet bet mar a avertissement a gânedigueah er Urbiès, quent me tas'ar en doar ?

*R.* Bou, avertissement a beb sorte ha da beh course, a oudé pebet Adam.

D. A beh quærentage e houai sanêt er Urhiès Varie ?

*R.* Ag er guærentage noplan a ranteleah Jerusalem, a ouait ar Batriarchet, er Rouyet, hac er Vélean ag en temple.

D. A dré guement-cé é verite én inonrieu hraa e ranter dehi ?

*R.* Nepas, hi ou merite particulierement dré hé santeleah hemp par, ha dré en inour a vet mam de Zoné.

D. A gânet u bet er Urhiès a dut pihuiq ?

*R.* Nepas, e zut ne ouent quet forh avantaget a vaden en doar, mès y a viué ensembla en ur

santeleah vras, ha Doué e ras dehai er verh admirable-zé eit hou recompenseiu.

D. Peh hanv u tad ha mam er Urhiès Varie?

*R.* Sant Joachim ha santès Anna.

D. Peh dé é houai hi bet concenet

*R.* D'en eihvet dé a vis decembre, hanuet Gouil Maria en Avend.

D. Peh dé é ma hi het gânet?

*R.* D'en eihvet dé a vis septembre, hanuet gouil Maria Guenholon.

D. A gânet u het er Urhiès ér pehet nriginele, el er reste ag en dut?

*R.* Nepas, goarantet u het a nehou dré ur privilege particulier, ag er moment meme a hé honception.

D. A n'hé dèa quet groeit ur pehet benac én hé buhé?

*R.* Naren; jamæs n'hé dès groeit en disterau pehet nac imperfection, ha berpet e ma het purroh eit en Ælet meme.

D. Penaus e passas hi hé youanquis?

*R.* E adorein Doué guet er sentimenteu parfaitau e zou bet jamæs, hac é tiscoein eu exemple ag en ol vertoyeu.

D. A hi e zouraüet goal inhuel én ean?

*R.* Ya, el nen dèa bet hâni quer santel el d'hi ar en doar, n'en dès evé hâni quen inhuel el d'hi én ean.

D. Pegourz e rer er gouil ag en dé me hu bet sauet d'en ean ?

*R.* Er puemzecvet dé a vis Æst, e hanuer gouil en *Assomption*.

D. A nen du quet anehi edan er limageu a hé represente én hun Ilisieu ?

*R.* Naren, er limageu-zé, el re er sænt aral, nen deint meit ur representation a nehi, ha nen dés én hai na buhé na sentiment.

D. Perac en hou feder arzé guet quement a zevotion ?

*R.* Nen du quet er limageu-zé e beder; mæs hum laquat e rer én peden dirac-t-hai eit hou inourein el me veritant, ha hen dout mui a chonge ag en hani e representant.

N.° 1. D. Pehani e er uellan peden e ellamp gober d'er Urhiès ?

*R.* En *Ave Maria*.

D. Perac e ma quer mat er beden-zé ?

*R.* Rac me hu composet a guirieu aantel merbet.

D. A beh guirieu arzé ?

*R.* A guirien en arhæl Gabriël, a guirien santés Elizabeth, hac a guirieu en Ilis.

D. E pet lot e ma partaget en *Ave Maria ?*

*R.* En den lot principal.

D. E petra e consiste er hetan lot ?

*R.* Consistein e ra ér guirieu man; *me hou salud Marie, lan a græce, en Eutru-Doué e zou gue-*

*noh, hui zou beniguet etré er groagué, ha beniguet u er freh a hou corf Jesus.*

D. E petra é consiste en eil lot?

*R.* Consistein e ra er guirien man: *santès Marie, mam da Zoué, pedet aveit omp peherion, berman hac én ær a hum marue. Amen.*

D. Piue en dès laret er guirieu ag er hetan lot?

*R.* En arhæl Gabriel, ha santès Elizabeth.

D. Piue en dès cmposet en eil lot?

*R.* En Ilis meme.

D. De hetre e chervige er hetan lot?

*R.* De vélein ha de inourein er Urhiès.

D. De betra e chervige en eil lot?

*R.* De oulen hé intercession dirac Doué.

D. Pegours e conzas en arhæl Gabriel doh er Urhiès glorius Varie? No 2.

*R.* Dé en Annonciation, d'er puempvet dé er-neguent a vis Merh, a pé laras dehi é hé de vet mam de Jesus-Christ.

D. Peré u er hetan guirieu e larsa dehi?

*R.* Er ré man: *me hou salud, Marie, lan a græce.*

D. Penaus e ma er Urhiès lan e græce?

*R.* Dré zohesonieu hemp par a berh Doué, ha surtout dré en inonr a vet mam de Jesus-Christ.

D. Er sænt aral a nen deint quet ber evé lan a græce?

*R.* Bou; peb unan hervé é vesure, mæs nepas én comparaison doh er Urhiès glorius Varie

N.o D. Petra e signifie en han a *Varie* ?
5. *R.* Signifiein e ra *stiren er mor.*
— D. Doh petra e verite hi en hanv-zé ?
*R.* Rac me hum gonduyer ér bet man doh en han a *Varie* el me hum gonduyer ar er mor doh er *stiren greis-nos.*
D. A ean e zelier respectein en hanv-zé ?
*R.* Ya, drès de ol en hanuen aral arlerh en hanv a Jesus.
D. A ean e zelier evé hen dout confiance én hou ?
*R.* Ya, é ol en doherieu spirituel ha temporel.
D. A ean zelier her prononcein lièa ?
*R.* Ya, meit m'her prononceher berpet guet respet ha devotion.
D. A nen dès gouil er bet eit inourein en hanv-zé ?
*R.* Bou ; er Sul arlerh gonil Maria Guenholon.
D. Petra e laras hoah en Æl d'er Urhiès ?
*R.* Er guirieu man : *en Eutru-Doué e zou guenoh.*
D. Perae e laras ean er guirieu-zé dehi ?
*R.* Rac me houai ol en Drindet én hi en ur fæçon apéciale.
N.o D. Peh guirieu e laras santès Elizabeth d'er Urhiès ?
4. *R.* Er guirieu man : *hui zou beniguet etré er groagué, ha beniguet u er freh a hou corf.*
— D. Pegourz é laras hi er guirieu-zé dehi ?
1 39. *R.* A pe zas er Urhiès-cé, hé heniterve d'é guelet ha d'é visitein e-tré ouai hi meme é toug sant Yehan er Badéour.

D. Perac e ma beniguet er Urhiès etré er groagué?

*R.* Rac jamæs mouez n'en dès bet havsl d'hi en inour a vet mam, hemp cessein a vet Gurhiès.

D. Perac e ma beniguet er freh a hé horf?

*R.* Rac er hroaidur é dès dougnet etré hé digosté e zou bet ur vammen a venediction eit hi, hac aveit ol er bet.

D. Penans é houyé santès Elizabeth er peh e hum bassé etré zigosté er Urhiès? Luc 1. 41.

*R.* Dré revelation er Speret santel, ha dré me voulgeas sant Yahan én hi guet joye, quanteh el me hé saludas er Urhiès.

D. Petra e zelismp-ni entend dré er guir man: *er freh a hou corf?*

*R.* Ni e zeli entend penans corf Jesus-Christ e zou bet veritablement formet ha deit a gorf er Urhiès glorius Varie.

D. Perac ne brononças santès Elizabeth en hanv a *Jesus* en ur gonze a hé mah der Urhiès? Math. 1. 21.

*R.* Rac ne ouyé quet hoah en hanv-zé, a pe ne Luc 1. 31. onsi bet revelet meit d'er Urhiès ha de S. Joseh.

D. Piue en dès ean lâqueit arzé én *Ave Maria?*

*R.* En Ilis, qüer clous el ol er peh e zou arlerh.

D. Perac e laramp-ni er guirieu man *santès Marie?* N.o 5.

*R:* Eit discoein é ma sàuet er Urhiès dré hé santeleah drès en ol Sænt én ean, el me hu bet drès en ol dut ar en doar.

D. Perac e laramp-ni *mam da Zoué?*

*R.* Eit hé inourein davantage ha bet cheleuet surroh doh hé galuein dré nn hanv quer cair.

D. A pligein e ra calz en hanv-zé d'er Urhiés ?

*R.* Ya, nen dès banv er bet e ra quement a blijadur hac e inour dehi el benneh.

N.° D. Perac e laramp-ni *pedet aveit omp ?*
6. *R.* Eit hé supplicein de vet hun avocadès dirac Doué.

D. Perac e laramp-ni *pedet aveit omp*, ha nepas, *reit demp ?*

*R.* Rac me ouyamp assès nen du quet ol-buissant, ha né ell rein nitra demp a nebi hé hunan, dnat peb quer pnissant u.

D. Perac e laramp-ni *pedet aveit omp peherion ?*

*R.* Eit hum izellat davantage én hé fresence, ha degasse chonge dehi é ma avocadès er beherion.

D. Perac e laramp-ni *pedet avait omp berman ?*

*R.* Rac neu dès moment er bet ér vuhé ne ben ès dober a hé assistance.

D. Perac e laramp-ni *hac én er a hun marue ?*

*R.* Rac ér moment-cé e labourou eu diaul goahan er bun tro, hac en bun bou muiban dober à hé protection.

N.o D. Petra e elier gober guellan eit inourein er Ur-
7. hiés ha meritein hé protection ?

*R.* Santifiein hé gouileu, ha bet fidel d'en devotionneu institnet en hé inour.

D. Peré u en devotionneu communan ha simplan én inour d'er Urhiés ?

*R.* Er Scapulær, er Rosær, hac en Angelus.

D. Petra u er Scapulær? N.º 8.

*R.* Er *Petit Habit*, pé Habit bihan, reit dré er Urhiès meme, d'ur Menah santel a urh er Harmez, el ur merche a hé protection. Simon Stol.

D. Petra e zou necessaire eit gonnie en indulgenceu ag er Scapulær, pé *Petit Habit?*

*R.* Ret, u her receu a zorn er ré en dès pouvoir d'her rein, hen doug guet devotion, ha laret bamdé seih Pater ha seih Ave Maria, pé litanieu er Urhiès.

D. Petra u er Rosær? N.º 9.

*R.* Un devotion instituet dré sant Dominique, a ziar avertissement er Urhiès.

D. Peguehet zou a guement-cé?

*R.* Ardro hueh cant vlai. Environ 1210.

D. A un dra vat u laret er Rosær pé Chapelet?

*R.* Ya, ha quement-cé e zelie bet conseillet d'en ol, specialement d'er ré ne ouyant quet lein.

D. Peh avantageu e gaver én devotion ag er Rosær?

*R.* Secourieu braz a herh Doué hac er Urhiès, guet indulgenceu ur lot cair a berh en Ilis.

D. Petra e zou necessaire eit cavet ol en avantageuzé én hi?

*R.* Gober hum verchein én herdiah er Rosær, ha her laret guet ur goir devotion.

D. Petra e zeller gober eit hen dout mui a zevotion é laret er Rosær?

*R.* Ret u chongeal ér mysterieu a vahé hun Salver ha hani er Urhiés, representet dré er puemzec merchet a nehou.

D. E pet lot e ma partaget er mysterieu ha merchaden-zé ?

*R.* En tri lot, peré e zou hanuet er mysterieu *joyus*, er mysterieu *glaharus*, hac er mysterieu *glorius*.

D. Peré u er mysterieu *joyus ?*

*R.* 1.° en Annonciation ; 2.° er Visitation ; 3.° Ganedigueah hun Salvér ; 4.° er Bresentation én temple ; 5.° er rencontre a Jesus ér meme temple.

D. Peré u er mysterieu *glaharus ?*

*R.* 1.° Agonie hun Salver ; 2.° er Flagellation ; 3.° er Goronnement spern ; 4.° Douguement er Groés ; 5.° er Grucifiment.

D. Peré u er mysterieu *glorius ?*

*R.* 1.° Resurrection hun Salver ; 2.° é Ascension ; 3.° Donnedigueah er Speret santel ; 4.° Assomption er Urhiés ; 5.° hé horonnement én Esn.

N.° 10. D. Petra u en devotion ag en *Angelus ?*

*R.* Un devotion instituet dré en Ilis, eit inourein er mystere a Incarnation hun Salver etré zigosté er Urhiés.

D. E petra e consiste en devotion-zé ?

*R.* E laret tair gueh én dé, de vitin, de greis dé ha de nos, a pe son er hlob, er beden hanuet

*Angelus*, pé me ne hé gouyer, ur *Bater* hac ua *Ave Maria*.

D. Peh avantageu e gaver én devotion-zé?

*R.* Protection er Uhiés, hac indulgenceu ur lot ceir.

D. Petra e zou necessaire eit gounie en indulgenceu-zé?

*R.* Ret'u laret en *Angelus* bamdé, hac ar benneu en deulin, meit d'er Sul ha d'er Sadorn e oudé creis dé, hac evé a oudé Sadorn Vesque bet Sul en Drindet.

❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁❁

# TRIVET POENT.

## ER PEH E ZELIER GOBER, PÉ ER GARANTÉ.



PEhani n en dairvet Vertu Theologale? N.o

*R.* Er Garanté a grecheneah. 1.

D. Perac e laret-hni *er garanté a grecheneah*, ha nepas hemp quin er garanté?

*R.* Eit discoein e bès diue sorte caranté; unan *naturele*, hac en aral *surnaturele*, e hanuer caranté e grecheneah.

D. Penaus e ma diffoshet en dius garanté-zé en eil doh éguilé ?

*R.* Dré er sentimenteu ha ræsonien different ar beré e mant diazéet.

D. Ar heh ræsonien e ma diazéet er garanté *naturele?*

*R.* Ar ræsonien naturele, el me hu er profit, inour pé coutantement e gaver ér garanté, hemp sellet doh Doué.

D. Ar heh ræsonieu e ma diazéet er garanté *surnaturele ?*

*R.* Ar ræsonieu surnaturele, de laret n, ar en droit en dès Doué de vet câret a gause d'é berfectioneu infini, hac ar er ourhemeneu e ra demp d'er hârein, ha de gârein en nessan.

D. Penaus é partager er garanté naturele ?

*R.* Én deu lot peré e zon er garanté onest, pehani ne zoug de nitra fal, hac er garanté dishonest pehani e zoug d'er pehet.

D. A ne eller quet hen dout merite dirac Doué dré er garanté naturele, meit me vou onest ?

*R.* Naren ; dust nen du quet ur pehet, ne ell quet naouah hen dout ur merite surnaturele, a pe n'hé dès meit ur vertu naturele.

N.o 2. D. E petra e consiste er garanté surnaturele pé a grecheneah ?

Math. 22. 37. *R.* E cârein Doué drès quement tra zou ol, a ganse dehou é hunan, ha hun nessan al omp hun hunan, a halamor de Zoué.

D. Petra e cârein Doué drès quemeunt tra zou ?

*R.* Her hârein mui eit quement tra zou crouéet, mui eit omp ni-meme, ha bet prest de gol quement mat en ès, hac er vuhé meme, quentoh eit displigein dehon.

D. Petra e cârein en nessan el omp ni-meme ?

*R.* Her hârein hervé Doué, ha bet prest dober peb vat dehou el demp ni-meme.

D. Petra e zelier entend dré er guir *nessan ?*

*R.* Ol en dut fal ha mat, rac me heint ol hun berder hervé Doué.

D. A obliget e ver evé de gârein en anemiset ? Math. 5 44.

*R.* Ya, commandet e quement-cé a ol viscoah ; mæs surtout ér lezen a grecheneah.

D. Pehani e en excellentan ag en tair vertu Theologale ? 1. Cor. 13 13.

*R.* Er Garanté, a pe ra er vuhé d'er ral.

D. A ne eller quet hen dout a fé nag a esperance surnaturele hemp er garanté ? Ibid. 13 2

*R.* Bon, mæs n'en deint quet hine, na ne veritant quet er Baradouès hemp-d-hi.

D. Penaus e tiscoamp-ni en hen ès er garanté a grecheneah ?

*R.* E viret gourhemenen Doué ha ré en Ilis.





# GOURHEMENEU DOUÉ.

N° 1. D. PEt gourhemen en dèsreit temp eu eutru Doué ?

*R.* Déc.

D. Petra e gaver eu déc gourhemen-zé ?

*R.* Obligationeu mab dein é quever eu Eutru-Doué, hac é quever en nessan.

D. E peré a nebai e ma en obligationeu é quever eu Eutru-Doué ?

*R.* En tair quetan, dré me commandant hen adorein a galon, doug respet d'é hanv adorable, ha santifiein en dieu consacret dehou.

D. E peré a ma en obligationeu é quever en nessan ?

*R.* Er seih devehan, dré me commandant doug respet dehou én é gorf, én é inean, én é inour hac é ol é vadeu, hemp jamæs toucheiu d'oh-t-hai, na hou desirein mal a propos.

D. E petra e consiste ol er gourhemeneu-zé ?

*R.* En deu boent peré zou, cáreiu Doué hac en nessan.

D. Piue en dès reit er gourhemeneu-zé ?

*R.* Doué eau meme, pehani e hou acriuas ar dine daulen mein, eit ne vent bet jamæs effacet nag ancoheit.

D. De hiue e ras en Eutru-Doué er gourhemeneu-zé ?

*R.* D'er bobla a Israël, dré zorneu Moyse.

D. Men en hou ras ean d'er boble-zé ?

*R.* E creia en deserb, ar ur mané inbuel banuet Sinai.

D. Guet peh ceremonieu en hou ras ean ?

*R.* Guet ceremonieu eahus, é creia er gurun, er brogon, hac er lubet, guet son raquintus un trompette ag eu Ean, ha guet un tanflam quen terrible me trebié en ol.

D. Perac e ras en Eutru-Doué er gourhemeneu-zé guet ceremonieu quen eahus ?

*R.* Eit disquein en dut d'hou respectein ha d'hou goarn fidellement.

D. Pegourz e ma bet reit er gourhemeneu-zé.

*R.* Ardro puemzec cant vlai quent er lezen a grechenoeah, ha den vil puemb cant a oudé commencement er bet.

D. A oe ouai quet obliget en dut d'hou goarn quent en termin-zé ?

*R.* Bou ; rac me heint gourhemeneu ag er lezen naturele, scrihuet é calon peb dein a oudé commencement er bet.

D. Perac arzé eu heu dès Doué bou reit e retourn ag er mode-cé ?

*R.* Eit reneuéein er chonge e nehai, pebani e ouai quasi effacet dré zesordreu en dut.

D. Dré betra e ma obliget er grechenion de ouarn er gourhemenen-zé ?

Math. 19. 17. *R.* Dré me heint commandet dré el lezen naturele ha me heint bet reneuêet dré hun Salver ér lezen neué.

D. A necessaire u de ol er grechenion goarn pebnnan e nehai ?

*R.* Ya ; impossible u bet salvet hemp hou goarnein ol, ag er guetan bet en devehan.

## QUETAN GOURHEMEN.

N.o 1. D. LAret er guetan a ourhemeneu Doué.

*R. Un Doué hemp quin e adorei, ha parfaitement e garei.*

D. Petra e gommande demp en Eutru-Doné dré er ourhemeu-zé ?

*R.* Hen adorein ha her hârein drés quement tra zou ol.

D. Petra e adorein Doué ?

*R.* Hen inourein el hun Hrouéour hac el er mæstre a guement tra zou.

D. Penaus e inourer specialement en Entru-Doné ?

*R.* Dré en tair vertu theologale, ha dré er vertu a religion.

N.o 2. D. Petra e er religion ?

*R.* Ur vertu a hun laqua de rantein de Zoné a zianbarh hac a ziavez en inour hac en ahois-

sance e zon deliet dahou al d'er mæstre souverain a guement tra zon ol.

D. A nen du qnet assés ranteia inour de Zoné a zianbarh, hemp en inourein a zianvez?

*R.* Naren; a p'en dés mab-dein ur horf quer clous el un inean, e telie inourein Doué a zianvez, quer clous el a zianbarh.

D. A dober en dès en Eutrn-Doué a vet inouret guenemp?

*R.* Nepaa; mæa dober en ès ni a hen inourein, hac obliget omp de guement-cé dré é lezen ha dré er aentiment naturele meme, pehani e gommande de bep croaidur inourein é dad.

D. A ne ell quet peb-unan inourein Doué dré er lezen e gâr?

*R.* Naren, ne eller en inourein veritablement meit dré er lezen catholique.

D. Perac ne ellar an inourein veritablement meit dré ez lezen-zé?

*R.* Rac Jesus-Christ en dès condannet ol er ral en ur gommandein belia bonneh bet fin er bet.

D. Penaus é peher inep d'er vertu a religion?

*R.* E vanquain a respet de Zoné, pé d'en treu santel, ha specialement dré er bihan respet én Ilisieu.

D. Peh sorte inour e zon deliet de Zoué? N.°

*R.* En inour brassan tout, de laret u, en adoration. 5.

D. A ne eller quet evé adorein er Urhiès hac er Sænt?

*R.* Naren, quement-cé e vehai un idolatrie: eit adoration ne apparten meit de Zoué.

D. Peh sorte inour e zelier arzé d'er Urhiès, d'en Ælet ha d'er Sænt?

*R.* En inour hac er respet e veritant el amieu de Zoué ha hun avocadet dirac-t-hou.

D. A ne zelier quet inourein er Urhiès mui eit en Ælet hac er Sænt aral?

*R.* Bou; ur lot cair davantage, e p'en du sânet hemp mesule drès dehai ol én santeleah hac én gloér.

D. A ne zelier quet hé inourein quement el Doué meme?

*R.* Naren; rac dust peh quen inhuel me hu sâuet, é ma naouah infiniment izelloh eit-hou.

D. Pet sorte inour e zou arzé commandet dré er religion?

*R.* Tri sorte: en inour brassan, pé adoration deliet de Zoué hemp quin; un inour creis deliet d'er Urhiès, hac un inour izelloh deliet d'en Ælet ha d'er Sænt, peb-unan hervé é verite.

N.° D. Peh sorte inour e zelier d'er limagen santel?

4. *R.* Un inour brassoh pé bihannoh, hervé er peh e représentant.

D. A inourein e rer er limageu-zé a gause dehai hou hunan?

*R.* Nepas; n'hou inourer meit a gause d'er peh e représentant. D. De

D. De beh limageu e telier hrassan inour?

*R.* D'er ré e represente unan benac a dri person en Drindet, d'er groès ha de ol en instrumenteu a hassion hun Salver.

D. A nen dès quet buhé ha sentiment é mar a hani ag er limageu?

*R.* Naren, hâni a nehai nen dès na huhé, na sentiment.

D. A n'hou dès quet mui a vertu eu eil eit éguilé?

*R.* Limage ar het nen dès vertu a nehou é hunan: Doué e accorda naonsh, el me càr, mui a secour dré vara nuan eit dré vara aral.

D. A pehet n manqueiu a respet d'er limageu santel?

*R.* Ya; a p'eu du ur pehet dispriseiu limage er Ronyet, é ma hosh unan brassoh dispriseiu limage en Eutru-Doué ha ré er Sænt.

D. A delieiu e rer eué inourein releguen er Sænt? N o

*R.* Ya; rac me haint restagen pretius a gorveu peré e zou het templeu d'er Speret santel, hac e ressusciton un dé lan a gloër. 5.

D. Penaus e peher inep d'eu inour deliet d'er Sænt ha d'hou releguen?

*R.* E vanquein a zevotion hac a gonfiance én-hai, é rantein dehai inourieu dijauge, ha surtout dré en assemhleïen scandalus, peré a ra outrage da Zoué, disinour d'er Sænt, ha dommage hemp som d'er grechanion.

D. Penaus e peher inep d'en adoration deliet de Zoué ?

*R.* E refuse a hen adorein el me hu deliet, pé é adorein un dra benac aral estroh eit hou.

D. Penaus e peher hoah inep d'en adoration-zé ?

*R.* Dré er superstition.

D. E pet fæcon e coucher ér superstition ?

*R.* En diue fæçon generale: er guetan u é, inonrein Doué pé er Sænt én ur fæçon n'en du quet permettet dré en Ilis; en eil u én hum chervige eit donnet de hen a un dra benac, a voyanteu peré n'en dès a nehai hou hunan, nac a herh Doué pé en Ilis, vertu er bet eit quement-cé; el me hu, labourat dré vagie, consultein en divinerion, guellat dré oræson, ha peb tra aral ag er meme mode.

N.° 6. D. Pehani u en eil tra commandet dré er gueten gourhemen ?

*R.* Cârein Doué parfaitement.

D. Petra u cârein Doué parfaitement ?

Luc 10. 27 *R.* Her hârein a greis hun halon hac a ol hun nerh: er mesule a garanté Doué u her hârein hemp mesule, e met sant Thomas.

D. Perac e homp-ni obliget de gârein Doué ?

*R.* Rac me verite bet câret a gause d'é berfectioneu, rac me ra vat demp é peb quis, ha rac me commande demp her hârein.

D. Peb affær en dès Doué a gommandein demp her hárein, a p'en du hun tad ?

*R.* Affær vras, a p'en domp bugalé dinature, ha me vanquamp hoah liès a her gober, dust d'é ourhemen ha d'en inhuern.

D. Penaus e heller hum gonservein én caranté Doué ?

*R.* En ur viret é onrhemeneu, hac é pellat dob peb sorte pehet. Joan 14. 21 Prov. 7. 2.

D. Penaus e coller er garanté-zé ?

*R.* Dré er pehet maruel.

D. Penaus e heller retourn én hi a pen du collet ?

*R.* Dré en attrition, guet en assolven, pé dré er gontrition parfait, guet en desir de govessat.

D. A ean e aller jamæs col caranté Doué hemp esperance a retourn énih ?

*R.* Nepas, jamæs a tré bade er vuhé man, rac berpet e ma digor divreh en Eutru-Doné de receu er pehour, dust de ol é zesordreu. Ezech. 33. 16.

D. Penaus e ouanna caranté Doué énomp ?

*R.* Dré er pehedeu veniel, ha dré er bihan fidelité d'é græcen.

D. Penaus e cresque caranté Doué ér galon ?

*R.* Dré er fidelité de heb sorte aivren mat, ha surtout dré er sourci a dostat liëa d'er sacrementeu.

## EIL GOURHEMEN.

N.° 1. D. LAret en eil gourhemen.

*R. Hanv Doué hemp ræson na douyeï quet, na dré nitra en dès crouéet.*

D. Petra u touyein ?

*R.* Quemer Doué eit test ag er peh e larer, pé e gratter.

D. A permettet u touyein mar-a-huéh ?

*R.* Ya, a p'hum gave ol er honditioneu necessaire eit quement-cé. Eu Escobet e re touyein ar en aviel, hac er Justice ar er grucifix.

N.° 2. D. Peh conditionneu e zou necessaire eit me vou permettet touyein ?

Jerem. 4. 2. *R.* Tair condition merchet guet Doué meme ér Scriture sautel.

D. Peré u en tair condition-zé ?

*R.* Er guetan u touyein eit er urionné, en eil touyein eit un dra mat ha just, en dairvet touyein dré necesité, a pe ver absolument obliget.

D. Petra e autendet huit dré er guetan condition ?

*R.* Autendein e rer penaus ne zelier jamæs quemeret Doué eit test ag er guen, na meme eg un dra doutus.

D. Petra e antender dré en eil condition ?

*R.* Antendein e rer penaus n'en da jamæs permettet touyet eit hum obligein d'un dra fal, par exemple, inep de lezen Doué pé de avantage er ranteleah.

D. Petra e antender dré en dairvet condition ?

*R.* Antendein e rer penaus ne zelier jamæa tonyet, hemp doher ha necessité vras.

D. A pehet u qnemer Doué eit test ag er peh e larer én devisieu ordinaire ?

*R.* Ya, quement-cé e zou touyein hemp necessité, ha profanein en hanv adorahle a Zoué.

D. A pehet u evé touyet dré hanv er Sænt, pé dré hani en treu croudet a hent aral ?

*R.* Ya, Doné e zihuen dohemp a donyet na dré en ean, na dré en donar, na dré nitra ag er peh e zou én hai. Mat. 5. 34. Jac. 5. 12.

D. A beh guirien e zelier arzé hum chervige eit assurein pé nahein un dra benac ?

*R.* Ag en nen guir-man hemp qnin : *ya ha nepas ;* ol er peh e larer davantage e za a berh er goal speret, hervé me hen anseign hun Salver. Mat. 5. 37.

D. A un douyadel u laret : *quer guir el me hès un Doué ?* N° 3.

*R.* Ya, un douyadel ag er ré vrassan, hac ur pehet ponner.

D. A touyet u evé laret : *Bg^re, f^tre, diaul, serpent, tossec,* ha guirieu aral ag er meme mode ?

*R.* Nepas; er guirieu-zé nen deint quet ur veritable touyadel : nè jaugeant quet naouah ar dayet ur hrechein, ha hèa meme é mant pehet, dré me hou prononcer guet colere, pé me scandalizant er ral.

D. A un douyadel u evé laret : *me ven meruel ar en tache, ne vennan quet guélet Doué, ma nen du guir er peh e laran?*

*R.* Ya; er honzeu-zé hac ur lot cair aral sg er meme sorte, e zou nepas hemp quin un douyadel, mæa un *execration* horrible.

N.o 4. D. Petra u er blasphema?

*R.* Ur gonze inep er Zoué, d'er Sænt, d'er religion, pé d'en treu santel.

D. A ean zou evé permettet mar-a-ueh blasphemein, el me hu permettet touyein?

*R.* Nepas; rac er blaspheme e ra perpet outrage de Zoué; en douyadel én contrær e ra inour dehon, a pe vé groeit guet er honditioneu necessaire.

D. Petra e zelier laret ag er ré e ra hou malediction d'en dut, pé d'er lonnet, pé d'en treu sral, guet caz doh er ré ou beyeu, en ur laret : *Malloh Doué, malloh ru, malloh det, en diaul det, en diaul ha gasset guetou, etc.?*

Eccl. 27. 15. *R.* En dut-cé e gonze langage en ihuern; y e ra acuel er bleàu ér pen, el me lar er Speret santel, y e allume vengeance en ean, hac e zeden malediction Doué ar nehai, doh hé rein d'er ral.

D. En hani en dès touyet gober un dra benac, a eau zou obliget d'en accomplissein ? N.o 5.

*R.* Ya, mar du mat ha permettet; mæs uepsa mar du fal; rac ne eller jamæs bum obligein d'uu dra fal.

D. A ne eller quet guehavé tonyet treu fal a vég, meit me conserveher un intention vat ér galou ?

*R.* Nareu; quemeut-cé e vehai ur gueu bac ur parjure meme, ha ne eller jamæs her gober eit hum sauvein meme ag er marue.

D. A obliget e ver d'accomplissein er promesseu er rer d'en dut quer cloua el de Zoué ?

*R.* Ya, peb unan e zelie bet fidel d'é gonze é quever en dut, ha surtout é quever en Eutru-Doué.

D. Er ré en dès groeit ur rô benac a y e zou obliget de zerhel dob-t-hou ?

*R.* Ya, a vihannoh hen dout dispense a berh en Ilis, mar dès tu bac occasion. Eccl. 5, 5.

D. A uu dra vat u gober rô ?

*R.* Ya, meit m'her greber a propos, guet reflection ha conseil; car a vihannoh e ma ur folleab hac ur pebet. Ibid.

## TAIRVET GOURHEMEN.

D. LAret en dairvet gourhemen. N.o 1.

*R. Cesse peb sul a labourat, eit chervigein Doué devot mat.*

D. Petra e ordren demp en Eutru-Doué dré er onrhemen-zé ?

*R.* Ean e ordren santifiein er sul.

D. Perac e santifier er sul ?

*R.* Rac d'er sul e ma ressuscitet Jesus-Christ.

D. Peh dé ag er sehun e santifier agnent ?

*R.* Er seihvet dé hanvet er *sadorn* pé *sabath.*

D. Perac e santifier en dé-cé agnent ?

*R.* Rac d'en dé-cé en hen doai Doué reposet, én ur schine a groéein er het, ha rac me hoai commandet quement-cé specialement ér lezen ancien.

D. Pegourz e ma cesset en obligation de santifiein er *sadorn* pé *sabath ?*

*R.* Arlerh marue hun Salver, a pen de bet commandet santifiein er sul.

D. Piue en dès commandet santifiein er sul ?

*R.* En Ilis, dré anseignement er Speret santel hac en anthorité é dès a berh Doué.

D. Pegourz en hé dès hi commandet quement-cé ?

*R.* A gommencement er gracheneah, a amzer en Apostolet.

D. Dré betra e ma er sul drès d'en dieu sral ag er sehun ?

*R.* Dré me commande en Ilis her santifiein, ha dré en aivreu admirable e zou het groeit én hou.

D. Peré u en aivren-zé ?

*R.* D'er sul e ressuscitas Jesus-Christ, ha d'er sul e tisquennas er Speret santel.

D. Ol er sulieu a y e zou quer brss ha quer solemnel unan el en eral ?

*R.* Nepas, bet e zou eih brassoh ha solemnelloh eit er ral.

D. Peré eint y ?

*R.* Sul Vasq, sul Quasimodo, sul er Pantecoust, sul en Drinded, quetan sul en Avend, quetan sul a Goareis, sul er Bassion, ha sul er Lauré.

D. Petra zou ret gober eit santifiein er sul ? N.o

*R.* Ret u lezel peb sorte labour terrien en dé-cé, 2.
ha beu implé é peb sorte aivreu a zevotion hac a religion.

D. Petra e antender dré er labourieu terrien ?

*R.* Peb sorte labour pamdiec dré dut pé lonet, én ti pé ér mez, eit gouni pé deverra ; foirieu, voyageu ha peb occupation aral e zistro a chervige Doué.

D. Ur hrosidur pé servitour e vehsi commandet de ober en dé-cé ur labour benac dihuenuet, a can zelie aboisseio ?

*R.* Nepas, ret u sentein doh Doué hac en Ilis, quentoh eit doh tad na mam.

D. A quer rust hoai er ourbemen-zé ér lazen ancien én fæt ag er labour, el me hu ér lezen nené ?

*R.* Ya, ha rustoh meme ur lot cair, a pe hoai

Num. 15. 32. dihuennet édan hoén a varue a ober en distirraz labour hac a allume meme tan de alegein er houit.
Exod. 35. 3.

D. A ne eller jamæs labourat d'er sul é occasion er bet ?

*R.* Bou, é mar a occasion extraordinær, guet permission en Escob pé hani er Person.

D. A nen dès meit er lahour terrien inep d'er santification ag er sul ?

*R.* Bou, er hrolleu, er fal hantis, en tavarneu, guet peb sorte hombance hag desordreu aral, e zou dihuennetoh hoah d'en dé-zé.

D. Perac ?

*R.* Rac me tistroant a chervige Doné ur lot cair mui eit er labour terrien pehani a nehou é hunan e zou mat hac innocent.

D. Petra e ré er guetan crechenion eit santifiein er sul ha dieu santel aral ?

*R.* Y ou santifié guet er sourci vrassan, doh hum hreparein ag en dé quent, hac é passein en nos quer cloua el en dé antier én pedenneu, officea ha peb sorte sivreu santel aral.

D. Peb sorte aivren a zevotinn hac a religion e zelier goher d'er sul ?

*R.* Peh sorte aivreu mat, el me hu pedem, assistein én officeu, perdegen, instructionneu, catechismen, gospereu, ha surtout cleuet en overen.

D. Petra e zelier chongeal ag er grechenion e hrofane en dieu santel ?

*R.* Goab eint eit er hayannet, huguenodet ha turquet peré e zoug respect d hou dieu miret hae a hou goarn fidelement peb unan hervé é lezen.

D. Penaus e telier cleuet en overen eit santifiein er aul ?

*R.* Laret e vou quement-cé é eil gourhemen en Ilis.

## PEDAIRVET GOURHEMEN.

D. LAret er bedairvet gourhemen. N.° 1.

*R. Tad ha mam a galon vat cár, aveit büein pel ar en doar.*

D. De petra e ma obliget er vugalé dré er ourhemen-zé ?

*R.* De huar zra ; de gârein, de inourein hon zad ha hou mam, d'aboissein dehai, ha d'hou secour én hou doberieu.

D. A obliget u evé er vugalé d'er meme tra é quever un tadec ha mammec ?

*R.* Ya ; obliget u er vugalé én hou hever, el me heint y meme é quever er vugalé.

D. E petra e consiste er garanté hac en inour e zelie er vugalé d'hou zut ?

*R.* Er sentimenteu veritable ag er galon, hac ér Eccl. 3. mercheu a beb mode a zianvez.

D. Penaus e vanque er vugalé d'en diue obligation-zé ?

Eccl. 24. 15. *R.* E quemer yenion pé cas doh hon zut, é vurmurein inep-thai, doh hon goal rescond, doh hon disprise a pen deint coh hac affliget, peur pé mahignet, he surtout doh hou goal draitein e gonzeu, manieren, pé tauleu.

D. E petra e consiste en ehoissance deliet d'un tad ha d'ur vam?

*R.* E hoher é peh tre er peh e gommandant, meit ne von quet inep de volanté Doué.

D. A ohliget ver evé d'aboissein dehai e pen deint diez ha diræsonnahle?

*R.* Ya; meit ne gommandeint nitra fal.

D. E petra e consiste er seconr e zelier d'un tad ha d'ur vam?

*R.* E rein dehai assistance, a guement me eller, é ol hon doberien spiritnel ha temporel.

D. Ur hroaidur e nele é dad pé é vam én goal hent a ean e zelie hou avertissein?

*R.* Ya, meit me her groei guet er respet deliat, he m'hen devou esperance e vet cheleuet guetai.

D. A ohliget u er vugalé de vaguein he de entreteneiu hou zut?

Ibidem. *R.* Ye, e guement ma heint capable, mar hum gavant én necessité.

D. Bet peh ouoit é pad obligationneu er vugalé é quever hou zut?

*R.* Bet hou marne, ha meme goudé.

D. Petra e zelie er vugalé d'hou zut én hou clin-

vedeu, ha eartout én hon clinvet marne ?

*R.* Hon assistein a hon fossible, goher dehai reglein hou affærieu, ha hou laquat de recen er sacrementeu.

D. Petra e zeliant y dehai gondé hon marne ?

*R.* Pedein Doné eit hai, accomplissein hou zestament, ha bet fidel de ol er peh on dès recommandet.

D. Petra en dès Doné gratteit d'er vugalé fidel d'hou zut ?

*R.* Benedictionneu a heh mode ér bet man, ha hoah davantage ér bet aral ?

D. Peh drongeu e goneh ar er ré e vanque d'en obligation-zé ?

*R.* Malediction Doné ér vuhé man, hac ur lot cair gouah ér vuhé aral.

D. Un tad hac ur vam a nen deint quet obliget de nitra é quever hou hugalé ? N.° 2.

*R.* Bou, quen obliget eint é quever hou bugalé el me hu hou hugalé én hou hever.

D. De hetra e ma obliget un tad hac ur vam é quever hou hugalé ?

*R.* D hou maguein, d'hou instrugein, d'hon horrigein, ha de rein exemple vat dehai.

D. Petra e signifie er guir *maguein ?*

*R.* Fournissein bouit ha deillat d'er vugalé, peb unan hervé é gondition, ha rein dehai ur stat hervé *Doné*, a pen du arriue en termein.

D. Petra e signifie er guir *instrugein ?*

*R.* Disquein d'er vugalé er peh e zeliant gout eit hum gomportein el me faute, é quever en Eutru-Doué hac é quaver en dut,

D. Petra e signifie er guir *corrigein ?*

*R.* Avertissein, rebrechein er vugalé a pé vanquant, ha hou hastiein meme, me ne blegant dré gair.

D. Petra e signifie er guir *rein exemple vat ?*

*R.* Discoein en hænt mat d'er vugalé, dré en aivreu, quentoh hoah eit dré er honzen.

D. Petra e arriue guet en tadeu ha mammeu e vanque d'en obligation-zé ?

*R.* Meh ha tourment ér bet man aberh hon bugalé meme, guet un eternité a valheur ér bet aral.

D. Er ourhemen man a hi e zou ag ur gonsequence vraa ?

*R.* Ya, ag ur gonsequence hemp som, a pe za quasi ol en desordreu a zisouciance en tadeu ha diahoissance er vugalé.

N.o 5. D. A nen dès meit en tadeu ha mammeu sujet d'en obligation-zé ?

*R.* Bou, ol er viatre spirituel ha temporel, peré e zou lodec én hanv a dad en dès evé er meme obligation é quever er ré e hon sel.

D. Piue u er vistre *spirituel ?*

*R.* Er Pab, en Escobet, er Bersonet hac ol er Vêlean aral en dès authorité aberh en Ilis.

**D.** Pine u er vistre *temporel?*

***R.*** Ol er ré en dès authorité ér ranteleah, pé én tigueahen particulier.

**D.** E petra e consiste obligation er vistre apiritual ha temporel ?

***R.*** E labourat a hou fossible eit avantage spirituel ha temporel er ré e zou edan hou authorité.

**D.** Petra e zelie er hohle d'hou mistre spirituel ?

***R.*** Ur garanté tinér, el hugalé fidel, hac un aboissance parfait el de Zoué meme.

**D.** Petra e zelie er hohle d'er vistre temporel en dès authorité ér ranteleah ?

***R.*** Respet hac aboissance sincere, dré me commandant aberh Doué. Rom. 13. 1

**D.** A obliget ver én conscience de hayein en tauxeu ha drouguen aral ?

***R.*** Ya, obliget u peh unan d'hon fayein fidelement Math. 22. 21. ha hemp freudage, hervé gourhemenen Jesus- Rom. 13. 7 Christ ha hani en Apostolet.

**D.** Petra e zelie er serviterion, gonnedigui hac artizantet d'er vistre temporel e gommande én tigueahen ?

***R.*** Respet, aboissance ha fidelité el de Jesus-Christ, Ephes. 5. 6. etc. guet labour hemp tromperеah.

**D.** Petra e zelie evé er vistre d'hou serviterion, gonnedigui hac artizantet ?

***R.*** Douster, reglement, exemple vat, ha payement Ephes. 6. 9. fidel a gondition groeit.

## PUEMVET GOURHEMEN.

N.° 1. D. LAret er huemvet gourhemen.

*R. Ne vès multrer de zein er bet, a volanté nac a effet.*

D. Petra e zihuen en Eutru-Doué dré er ourhemen-zé ?

*R.* Ean e zihuen a lahein a nessan, ha meme a ober pé a zesirein en distirran droug dehou.

D. Perac e ihuen en Eutru-Doué quement-cé ?

*R.* Eit derhel ar peah émesq en dut, ha discoeia n'en dès meit hou en dès droit ar vuhé ha membreu mah dein.

D. Penaus e hel arzé er justice condannein tut d'er marue ?

*R.* Dré en authorité e ra Doué dehai eit quement-cé, ha nepas dré hou hani prope.

D. Perac ne ell peb unan hum vangein ha gober justice a é zorn ?

Rom. 12. 19. *R.* Rac en droit-cé ne apparten meit de Zoué, ha d'er ré en dès authorité a é herh.

D. A n'en du quet ahoel libre de heh unan hum vlessein ha hum lahein ean meme, mar câr ?

*R.* Naren, rac hani n'en dès mui a zroit ar é vuhé prope eit ar hani en nessan.

D. Perac e ma dihuennet desirein droug d'en nessan ?

*R.* Rac quement-cé e vlesse er garanté deliet dehou hac e denn mui pé bihannoh d'er meurtre.

D. A nen da quet ahoel permettet hen dont cas, eurtout doh un anemis, hemp desirein droug dehou ?

*R.* Naren, nen du permettet hen dout cas doh hâni, na doh un anemis meme.

D. Petra e zou hoah dihuennet specialement dré er huemvet gourhemen ?

*R.* Er golere, en ohie, er fouetereah hac er procesieu.

D. Perac e ma dihuennet specialement en desordreu-zé dré er huemvet gourhemen ?

*R.* Rac me eint contrær d'en douster a grecheneah ha liêa cause d'hum guemer doh buhé en nessan.

D. A nen du jamæs permettet d'ur hrechein dihuen e p'en attaquer, pé procesal eit hen dout é hani ?

*R.* Naren, a vihannoh un necessité absolus, ha guel u souffrein ha col meme, eit procesal na quemer ohie, hervé me hen anseign Jesus-Christ hac é Apostolet. 1 Cor. 5, 7 Mat. 5. 40 Luc 6. 30.

D. Pehani n er guellan remede inep d'en desordren-zé ?

*R.* Considerein patientet Jesus-Christ, chongeal ér ourhemen en dès reit demp d'hum supportein en

Mat. 18 22. Gal. 6. 2. eil éguilé, ha disquein er vugalé de vet patiant a vihan, é leh hon accouragein de zihnen ha d'hum zornein, el me rer quer liès.

N.° 2. D. A n'en du dihuennet hum guemer meit doh buhé ha corf en nessan ?

*R.* Bou, dihuennet n hoah davantage hum guemer doh é inean ha reputation.

D. Perac ?

*R.* Rac en tanlen e rer d'en inean ha d'er reputation, e zou gosh ur lot cair eit er ré e rer d'er horf.

D. Penaus e rer tauleu de inean en nessan ?

*R.* Doh hen douguein d'en droug, dré gonzen pé dré exemplen, er peh e zou hanuet *scandale ?*

D Penaus e rer tauleu d'é reputation ?

*R.* Doh hen decrie én guen, er peh e hanuer *calomnie*, pé doh hen decrie guet er urionné, er peh e zou hanuet *goal gonzereah.*

D. De betra e ma obliget en hani en dès groeit dommage d'en nessan én é gorf, én é inean, pé én é reputation ?

*R.* Obliget u de ober penigen é quever en Eutru-Doué, ha de reparein é quever en nessan en offense hac en dommage en dès groeit dehoe, a guement me hu capable.

✱✱
✱✱

## HUEHVET GOURHEMEN.

D. LAret en huehvet gourhemen. N.° 1.

*R. Ne vès paillard é nep fæçon, a gorf nac a intention.*

D. Petra e zou dihuennet dré er ourhemen-zé?

*R.* En ol sivreu, conzeu, selleu, desirieu ha chongeu disonest.

D. Petra e entender dré er sivren disonest?

*R.* Peh comportement lous ha méhus é quever er ral, pé én hun hever ni-meme.

D. Petra e entender dré er honzeu disonest?

*R.* Ol en devisien, sonennen ha conteu lous pé a zine sntend, ne vern dirac piue en hou larer.

D. A dangerus hras u er sorte conzeu-zé?

*R.* Ya, corrompein e rant er galon, el me lar sant Paul, ha streuein e rant er haillardiah partout. 1. Cor. 15. 33.

D. Pehet u srzé hou cheleuet qner clous el hou laret?

*R.* Ya, mar hou cheleuer a volanté vat, ha me ne barrer meme doh-thai, a gaument me heller.

D. Pensus e commetter er haillardiah dré er selleu?

*R.* En ur arrest en deulegat exprès, pé manque a evehat, ar na dra benac lous, pé a zoug d'er loustrie.

D. Penaus e peher dré en desirien ?

*R.* E lausquein er galon de houanta treu lous.

D. Penaus e peher dré chongeu ?

*R.* E ahusein en esprit a hun goal, guet ur reflection henac lous, pé a den d'er loustrie.

D. A necessaire n eit pehein me padon pel er chonge lous én esprit ?

*R.* Nepas, ne faute meit ur moment, mar bé a exprès, pé manque a aihuan.

D. A nen du quet necessaire eit pehein, me tesireher er peh e chonger ?

*R.* Naren, er chonge lous e zou ur pehet a nehou é hunan, ha ne vehai intention na desir er het d'hen accomplissein.

D. A ean zou pehedeu dister én fæt a haillardiah ?

*R.* Nepaa, quasi perpet e mant maruel, dust peh qnen dister me tiscousnt bet, mar hum gavant guet avis ha consantement parfait.

D. A nen du quet ur pehet het tentet ha douguet d'er baillardiah ?

De int. dom. c. 19 *R.* Naren, en tentationneu-zé e zou un occasion a verite, mar dihuenner guet courage. Er peh e ra hun tonrment ér het man, e vou hun horonne ér het aral, e met sant Bernard.

N.o 2. D. A heh mammenneu é sàue muihan er pehet a haillardiah ?

*R.* A seih mammen principal peré zou, 1.o en arouerigueah, 2.o er chervat, 3.o en hantis

dangerus, 4.° er hrolleu, 5.° er houfonage, 6.°
er honzen lous, 7.° hac er gusquemeneu dijauge.

D. Dré beh dorien e antre er pehet-cé ér galon ?

*R.* Dré ol er squendeu natnrel; mæs surtout dré
en deulegat hac en discoharn.

D. Petra zou ret gober eit dihuen ha trohein en
hænt doh er baillardiah ?

*R.* Ret,n pellat doh en occasionneu a nehou, eve-
hat doh er squendeu natnrel, hum daulein der
heden, pratiquein er mortificationnen, ha tos-
tat d'er sacremeuteu.

D. A ean zou pardon eit er ré e goneh ér pe-
heden ponnerhau a baillardiah ?

*R.* Ya, doh hou hovessat sincerement, guet ur
guir gontrition hac ur ferme propos de changein;
rac nen dès pehet er bet hemp misericorde.

D. A delein e rer hen dout apprehension vras a-
rac er pehet-cé ? N.° 3.

*R.* Ya, rac me hu forh æs couchel én hou, ha diez
hraa hum dennein a pe ver ur neh couchet.

D. Pine e zou obliget de evehat doh er pehet-cé ?

*R.* Peb nnan e zou obliget de evehat aveit hou é
hunan; mæs en tadeu ha mammeu, mistre ha
mestrezet e zou carguet én ur fæcon speciale de
evehat eit er ré e zou edan hou authorité.

D. A n pehet hras u streuein er pehet-cé émesq
er ral ?

*R.* Ya, quement-cé e zou gober mecher en diaul, coucielner grecheneah ha bet multrer d'en nessan.

D. Petra e zelier gober d'er ré a her streue dré bou homportement pé conzen ?

*R.* Delicin e rer hou hnatat partout, ba bou scarhein a visque er ral, el ur poison.

D. A ponner bras u er pehet a baillardiah ?

*R.* Ya, ag er ré bonnerhan tout.

D. Dré betra e bueler e ma quer ponner er pebet-cé ?

*R.* Dré me coucie ensemble er horf hac en inean, dré er rebrech e ra aben d'er galon, dré er vangeauce eabus en dès merites ér bet man, ha hoah davantage dré er bunition en d'hou ér bet aral.

## SEIHVET GOURHEMEN.

N.º D. LAret er seihvet gourhemen.

1. *R. Madeu dein er bet ne lairei, nac inep ræson ne zalhei.*

D. Petra e zihuen en Eutru-Doné dré er ourhemen-zé ?

*R.* Ean e zihuen a guemer hac a zerhel bemp ræson er peb e zou d'en nessan, hac a ober dommage er bet dehou én é vadeu temporel.

D. A ur pehet bras u laireab ?

1. Cor. 5 10. *R.* Ya, a pe anseigne er fé penaus er lairon ne antreint quet é ranteleab en ean.

D. Peh laironcie e ean zou ur pehet maruel ?

R. Nepas ; laireah un dra dister nen du ordinærement meit ur pehet veniel.

D. Perac e laret-hui *ordinœrement ?*

R. Rac mar her lairer d'ur peur, pé mar arriue dommage ha diæsement vras a guement-cé, é creaque er pehet hac é hel meme bet maruel.

D. Pet sorte laironcie e zou ? N.o 2.

R. Tri sorte ; er laironcie simple, er rapine, hac er sacrilege.

D. Petra u er laironci simple ?

R. Laireah a gueh, dré finesse ha tromperesh.

D. Petra u er rapine ?

R. Laireah par force.

D. Petra u er sacrilege ?

R. Laireah un dra consacret de Zoué, ne vern é peh'leh, pé laireah ne vern petra én ur leh consacret de Zoué.

D. A necessaire u expliquein er circonstancen different-cé én covession ?

R. Ya ; rac me creaquant ha me changeant meme guehavé er pehet.

D. Pine e zou cablua ag er pehet a laironcie ?

R. Ol er ré e ra dommage d'er ral, ne vern é peh façon, ha specialement er vugalé e lair hou zut ; er serviterion e ra gueu doh hou mistre ; er ré e drompe én affærieu, ér marhadeu ; er ré e ouarn

er peb e gavent; er ré e sontire er lairon, pé e bren en treu lairet; er ré e brest ar nanre; er ré ne bayant quet bou delé; er ré ne accomplissant quet testament ha deveban volanté hou zut.

N° 5. D. Petra e zou ret gober eit bet pardonnet eg er pehet-cé?

*R.* Ret u covessat ha restituein.

D. Perac e laret hui *restituein*, he nepas hemp qoin *covessat?*

*R.* Rac Doué ne bardonne en dommage e rer d'en nessan meit qnement el me her reparer. *Restitution pé ddnation.*

D. En bani ne ell quet restituein ne vou arzé jamæs pardonnet?

*R.* Bou, meit me rei aben er peb e ell, ha m'hen devon er volanté sincere d'ober en achinment quentan me ellou.

D. A necessaire u perpet er volanté-zé, surtout a pe ver goal beur?

*R.* Ya, ne eller jamæs recen en assolven hemp d'hi, dust peh quer peur me ver.

D. A assèa n perpet daccor er peb é vé bet quemeret, pé aboel é dalvediguezh?

*R.* Nepas, ret u hoah reparein ol en dommage en devé souffret en nessan dré guemeot-cé.

D. De betra e ma obliget er ré e zou bet lodec ér laironcie pé én dommage?

*R.* Obliget

*R.* Obliget eint ol de restituein en eil eit eguilé, ne vern peh quer bihan eu hou devé trempet én dommage, me ne her groua er ré guetan obliget.

D. A dangerus bras u er pehet a laironcie?

*R.* Ya, rac e pe ver taulet dehou, ne changer quasi jamæs, surtout a pe gommencer laireah a vihan.

D. Petra e zelier gober eit parrat doh er vugalé a hum eccoustume doh er scie-zé?

*R.* Ret u her representein dehai el uu dre mehus mar dès, ha hou horrigein severement, quer liès guèh el me raut en distirran friponage, ne vern de biue.

## EIHVET GOURHEMEN.

D. LAret en eihvet gourhemen.

*R. Berhuquin gueu ne lavarei, nac evé faus test ne vei.* N.° 1.

D. Petra e zihuen dohemp er ourhemen-zé?

*R.* Hi e zihuen er faus testonie, er fal jugement ag en nessan, er goal gonzereah hac er gueu.

D. Peh sorte pehet u er faus testonie? N.° 2.

*R.* Ur pehet bras, ha meme ur sacrilege.

D. Perec?

*R.* Rac me quemerer en Eutru-Doué eit test ag er gueu. 8

D. Penaus e hanuer hoah er pehet-cé ?

*R.* Hen hanuein e rer *parjura*.

D. De betra e ma obliget er faus testen ?

*R.* D'hum zialarat, de oulen pardon guet Doué, he de reparein en dommage ou dès groeit d'en nessan.

D. A nen du quet permettet bet faus test, a pa ne rer dommage de hâni, hac eit daccor cbervige?

*R.* Naren, u'en du jamæs permettet laret gueu, na surtout quemer Doué ait test ag ar taussonie.

N.º 3. D. Petra e antender dré er fal jugement ag en nessan ?

*R.* Peb sorte creden fal, ha meme peb defiance ag er ral.

D. Pegourz e vé pehet er greden ha defiance-zé?

*R.* Quer liès gueb el me hum lausquer guetai, hemp occasion veritable.

D. A pehet u hen dout fal gredan pé defiance ag er ral mal a propos, a pe ne gonzer à guemeneté de hâni ?

*R.* Ya, nen du permettet de zein er bet credein pé suspedein droug ag en nessan hemp occasion, meme doh-t-hon é hunan.

D. Mæa a p'en dès veritablement occasion ?

Math. 7. 1 *R.* Occasion pé ne vou, Jeaus-Christ e zhuen doh èmb a jugein er ral : ret u arzé cherrein en deulegat dré garanté, chongeal en hum dromper forh æs ar goust en nessan, ha me ne eller excusein

d gomportement, ret n ahoel excusein é inteution a guement me hu possible.

D. Petra n er goal gonzereah ? N.o 4.

*R.* Rapportein en droug e gleuer, e hanäuer, pé e chonger ag en nessan.

D. Pet sorte goal gonzereah e zou ?

*R.* Deu sorte : laret droug én gueu, er peh e zon hanvet *calomnie*, ha laret droug guet guirionné, er peh e zou hanvet simplement *goal gonzereah*.

D. Peh pehet e zou é laret en droug a pen du guir?

*R.* Ur pehet bras iuep de ourhemen Doué hac inour en nessan, antrout e pe nen du quet hanäuet en droug-cé.

D. A pehet bras n perpet laret droug ag en nessan?

*R.* Nepas, mar du dister en droug e larer; mæs quasi perpet e ma brassoh hac e ra mui a aiainour pé a zommage eit ne chonger.

D. Perac e ma quer commune er goal gonzereah émesq en dut ?

*R.* Rac er muyan ne laquant quet eveh doh hou zeyet, pé ne garant quet en nessan el me heint obliget.

D. A pehet u laret droug ag en nessan e pe n'hec larer quet dré gas ha guet fal intention ?

*R.* Ya, cas pé ne vou, fal inteution pé ne vou, nen du jamæs permettet laret droug na decrie en nessan.

D. A pehet u evé conze én confiance d'un emi besac ag en droug e ooyer ?

*R.* Ya; nen du quet permettet goal gonze ag en nessan, meme dirac un ami, meit a ean vehai necessaire eit goulen conseil, pé guet un inteution vat aral.

D. De betra e ma obliget er goal gonzerion?

*R.* De zislaret en droug, me nen du guir, é quement leh me bu arriue, ha mar du guir, de labourat a beb mode aral de reparein reputation en nessan.

N.º 5. D. Petra e ur gueu?

*R.* Laret pé gober un dra benac inep d'er sentiment, én iutention a drompein.

D. A obliget e ver de laret perpet er peh e chonger?

*R.* Nepas, ne ver quet obliget de laret ol er peh e chonger; mæs ne eller jamæs conze inep d'er peb e chonger.

D. A ur gueu n laret un dra faus, a pe greder é ma guir?

*R.* Nepas; rac ne gonzer quet nezé inap d'er sentiment, na ne glasquer quet trompain.

D. Pet sorte gueu zou?

*R.* Tri sorte: er gueu eit farsal, er gueu eit daccor chervige, hac er gueu eit gober dommage.

D. A pebet u laret gueu eit farsal?

*R.* Ya; rac Doué e zou er urionné meme, bac en dda perpet cas dob er gueu.

D. A n'en du quet ahoel parmettet laret guen eit daccor chervige d'er ral, pé demp ni meme?

*R.* Naren jamæs, hac é vehai eit sauvein un innocent ag er marue.

D. Ne eller quet arzé laret guen eit gober dommage?

*R.* Naren; a pe n'en du quet permettet her laret guet ur intention vat, é ma hoah bihannoh guet ur fal intention.

D. A n'en du quet libre de beb unan essei hum den ha gober é brofit?

*R.* Bou; mæs ar gondition ne offensou quet Doué nac en nessen eit quemeut-cé.

D. A delieiu e rer hen dout celz a horreur doh er gueuier?

*R.* Ya, a pe lar demp er Speret santel, é me guel- Eccl. 20. 27
bet é compagnoneah ur lair eit é hani ur gueuyart.

D. Petra e zelier gober eit pellat doh er scie-zé?

*R.* Considerein en offense e ra de Zoué, hac en Id. 20. 26.
disinour e ra de vah dein.

D. Petra e zelier gober eit miret er vugalé e hum accoustumein doh er pehet-cé.

*R.* Hou funissein a pe larent gueu, ha hou recompensein e pe larant er urionné.

## NAUVET GOURHEMEN.

D. LAret en nàuvet gourhemen. N.° 1.

*R. En œvre ag er hicq ne zesirei, meit guet priet a p'hé pé hi.*

D. Petra e zihnen en Eutru-Doué dré er nurhemen-zé ?

*R.* En desir a ol en dishonestis dihuennet dré en hnehvet gourhemen.

D. Perac e tibuen eu Eutru-Doué en desir-zé ?

*R.* Rac me hen offense qner oloua el en eivreu, ha me hu nitra bet pur a gorf, ma ne ver pur evé a galon hac a aperet.

D. A nen du pehet meit en desirieu lous ?

*R.* Bou, er chonge lous é hunan e goucie evé er galon quer clous el en desir, me ne labourer aben d'her pellat.

D. A obliget e ver de expliquein en desirieu lous én covession ?

Trid. 11. 14. Ca. 7 *R.* Ya, ha bet er chongeu meme distirren, mar hom abuser gnetai.

D. Perac en hen dès en Eutru-Doué reit ur ourhemen particulier inep d'en desirieu-zé ?

*R.* Eit difarieiu ur lot cair a dut ignorant ha corrompet, peré ne rent cas er bet ag er chongeu lous nac desirieu meme, meit ne reint quet er peh e zesirant pé e chongeant.

D. Pehani u er gnellan moyant eit conservein pur er galon hac en esprit, quer clous el er horf ?

Eccl. 23. 28. *R.* Considerein liès e ma Doué partout hac e hüel bet en don a galonnieu en dut, el me lar er Speret santel.

# DECVET GOURHEMEN.

D. LAret en decvet gourhemen. N.° 1.

*R. Mat ar en doar ne hoantei, eit hen dout ean dré dromperie.*

D. Petre e zihuen eu Eutru-Doué dré er ourhemen-zé ?

*R.* Ean e zihuen e zesirein madeu en nessan, meit a ean vehai eit hen dout y dré voyenteu just ha permettet.

D. Peran e ma dihuennet en desirieu-zé ?

*R.* Rac me tant ag ur garanté rai vras doh madeu er bet, ha me tougant d'ur lot cair e dromperesh hac a friponage.

D. Petra e anseign demp en Eutru-Doué dré er ourhemen-zé ?

*R.* Hum goutantein ag er peh e zou necessaire, hemp laqnet hua chonge ér mez e reson guet madeu en doar.

D. A pehet u hen dout hirreah de zastume denné ?

*R.* Ye ; rac e met en Apostol sant Paul, er ré e glah het pinhuic e goueh én tentation, én laceu en dieul, hac én ur lot cair e zesiriau inutil ha fal peré e gondui d'en danation. 1. Timot. 6. 9.

D. Pehani n er guellan remede inep d'en hirreah malhurns-cé ?

*R.* Considerein erhat penans n'en dès nitra abominaploh eit un avare, harvé conzeu er Speret santel, ha ne chervigeon de nitra de vab dein gonni ol er het, mer da he col é inean, el me lar Jesus-Christ. Eccl. 10. 10 Math. 16. 26.



## GOURHEMENEU EN ILIS.

N.° 1. D. EN Ilis e hi a dès droit de oher gourhemeneu?

*R.* Ya, e pen du hun mam, ha ne ell quet hun hondui hemp quement-cé.

D. Piue en dès reit en droit-cé dehi ?

Math. 18. 19. *R.* Jesus-Christ ean meme, aherh é dad éternel.

D. Piue e zou obliget de blegnein edan hé gourhemeneu ?

*R.* En ol grechenion bras ha bihan, penr he piohuic, tuchentil ha paysantet, e drehi en ouait a ræsoo bet er marue.

D. A obliget n evé en heretiquet ha schismatiqnet de guement-cé ?

*R.* Ya, a pen deint crecheoion, he ne gol quet en Ilis hé authorité er nehai, dust me heint revoltet inep-t-hi.

D. Penans e telier sellet er ré ne blegant quet edan authorité ha gonrhemeneu en Ilis ?

Ib. 18, 17 *R.* Jesns-Christ e ordren demp hou sellet el paysnet ha tud infame.

D. En Ilis a hi e dès droit de bunissien er ré ne N.°
sentant quet doh-t-hi. 2.

*R.* Ya, dré bunitionnen spirituel el hé authorité.

D. Penaus e hanner er punitionneu-zé ?

*R.* Hou banueiu e rer er censurieu.

D. Pet sorte censore e zou ?

*R.* Tri sorte, en excommunication, en interdit, hac er suspense.

D. Petra u en excommunication ? 1. Cor. 5

*R.* Ur bunition esbus, e forbana ur hrechein e visqua er ral, a her forb doh maden spirituel en Ilis, hac a her ra d'en diaul.

D. Petra u an interdit ?

*R.* Ur bnuition dré behani é tihuen en Ilis a laret en overen hac e ober en officeu é certain lebieu pé dirac certæn tut.

D. Petra u er suspense ?

*R.* Ur hunition particulier inep d'eu dut a Ilis, pehani e lam guetai hon fouvoir, hou authorité, pé hon renteu.

D. A deliein e rer dougeiu er punitionneu-zé ?

*R.* Ya, mui eit eu ol punitionneu ag eu doar.

D. Perac ?

*R.* Rac me acouant ar eu inean, durant ne sco er ral meit ar er horf.

D. Penaus en hon donger arzé quer hihan ?

*R.* Rac neu dès quet mui quasi e fé ar en doar. Luc. 18

D. A heh emzer e ma commeucet er punitionneu ha cenaurieu-zé én Ilis ?

or 5. 5 Timot. 1. 20. *R.* A emzer en Apostolet, el me her guelamp apecielement dré er peh a ras sant Paul é quever ur libertin a Gorinthe, hac én ur leh aral é quever deu heretique.

D. Perac e implé en Ilis er sorte punitionnen-zé ?

*R.* Eit miret hé bugalé a hum daulein d'en droug dré en apprehension a nehai, ha dihonsquet er ré caletian dré dauleu quen terrible.

D. A nen dèa quet mui a esperance e pe goueher ur ueh edan censurieu en Ilis ?

ch. 18. 23. *R.* Bou, mar cârer changein ha gober penigen, rac en Ilis, quer clons el Doué, ne glah jamæa marue er pehour, mæs é gonversion.

10. D. Pet gourhemen e ra en Ilis d'er fidelet ?

5. *R.* Hueh principal e larer én achiument e ourhemenen Doué.

D. E petra e consiste en hueh gourhemen-zé ?

*R.* Conaistein e rant én hueh poent peré e zou, 1.º santifiein er gonilieu, 2.º cleuet en overen, 3.º covessat ur ueh er hlai, 4.º communiein de Basque, 5.º goher er yeunien, 6.º gouarn er vigilieu.



# QUETAN GOURHEMEN.

D. LAret quetan gourhemen en Ilis. No 1.

*R. Santifis ol er gouilieu ordrenet el er sulieu.*

D. De betra en hun oblige en Ilis dré er ourhemen zé?

*R.* De santifiein er gouilieu miret quer cloua el er sulieu.

D. Piue en dès instituet er gouilieu ha commandet hou santifiein ?

*R.* En Ilis, dré en authorité en dès reit Jesus-Christ dehi.

D. Eit petra en hé dès hi instituet er gouilieu ?

*R.* Eit inourein er Sænt, pé er mysterieu principallan a vuhé Jesus-Christ hac er Ushiëa.

D. En Ilis a hi e ell changein ha lamein meme er gouilieu quer cloua el hou laquat ?

*R.* Ya, dré er meme authorité é dès eit hou instituein, é hel evé hou changein pé hou lamet el me cave e propos.

D. En Ilis a hi e ellehai evé lamein er sul ?

*R.* Nepas, rac er sul, é quement ma talh leh er sabath ancien, e zou commandet guet Doué meme.

D. Petra e zou necessaire eit santifiein er gouilieu ?

*R.* Ol er peh e zou necessaire eit santifiein er sulieu, hac e zou merchet én dairvet a ourhémeneu Doué, *pagen* 145.

## EIL GOURHEMEN.

N.° D. LAret eil gourhemen en Ilis.
1. *R. Sul ha goul cleu en overen, el me telie peb guir grechein.*
D. De betra e bomp-ni obliget dré er gourhemen-zé?
*R.* De glenet en overen d'er aulieu ha d'ar gouilieu ordrenet.
D. De bine e commande en Ilis clenet en overen en dieu-zé?
*R.* De ol er fidelet a drebi en ouait a ræson.
D. Peh pehet e ra er ré ne gleuant quet en overen d'er sul pé d'er gouil?
*R.* Pehein e rantmaruelement, mar dn a hon goal n.
N.° D. Petra zou necessaire eit cleuet en overen?
2. *R.* Ret u assistein én hi, a gorf hac a aperet.
D. Petra u assistein én overen a gorf?
*R.* Bet present ér leh me hé larer, ha hom zerhel ino guet respet ha modestie.
D. Pine e beh inep d'er poent-cé?
*R.* Ol er ré e chom ér mez hemp ræson, a p'en dèa leh én Ilis, ol er ré e bouari, e zevia, e gousque pé e ael d'en dro delai a pé ver guet en overen.
N.° D. Petra u assistein én overen a aperet?
3. *R.* Dañhel er chonge guellan me heller gueti durant me pade, ag er hetan pen bet en achinment.

D. Pine e beh inep d'er poent-cé ?

*R.* Ol er ré e lausque hou esprit de bromein a exprès, pé manque a évehst a tré ver guet en overen.

D. Peh pehet u lausqueïn en esprit guet en distractionnen én overen ?

*R.* Ur pehet maruel, a pe badant pel, hac ur pehet véniel, a pe ne badant quet pel.

D. Petra e zelier laret ag er ré e lausque hou esprit guet en distractionneu, a pen deint én Ilis, ha surout durant en overen ?

*R.* Ret u laret a nehai er peh e laré Jesus-Christ Math. 25. 8.
ag er juivet, penaus é inourant Doué a vég, hac é ma pel hon halon doh-t-hou.

D. E petra é telier oecupein en esprit durant en overen ?

*R.* E laret devot mat er chapelet, é lein pedenneu én ur livre benae, ha surtout é hober meditation ar vuhé ha passion hun Salver.

D. A ne ver obliget de glenet en overen meit d'er sul ha d'er gouil ?

*R.* Naren, ne ver obliget meit en dieu-zé edan boén a behet; un dra vat u naouah hé cleuet d'en oberat meme, a guement me eller.

D. Peh overen e zelier cleuet d'er sul ha d'er gouil ?

*R.* Peh unan e zelie cleuet en overen parræs, a guement me hel, ha surtout a dri sul unan, edan boén a excommunication.

D. Perac e telie er fidelet cleuet en overen-zé quentoh eit nn aral ?

*R.* Rac me hé offrer specialement eit hai, ha me telie peh unan cleuet ino instruction é vngul prope, guet en aviseu necessaire arel.

N.° 4. D. Petra e en overen ?

*R.* Er meme sacrifice e zou bet offret gueharal er er groès, hac er sacrifice unique e eller herman offrein de Zoué.

D. Perac e laret hui *er sacrifice unique e eller herman offrein de Zoué* ?

*R.* Rac me talhe leh en ol sacrificen ancien, ha n'en dé mui permettet offrein meit hou é leh er sacrificeu a beb mode e offrer gueharal de Zoué.

D. Piue en dès institnet hac offret er hetan er sacrifice-zé ?

1 Cor. 11. 23 *R.* Jesus-Christ hun Salver, en nos quent é hassion, erlerh hen dout groeit er Pasque ancien guet é Apostolet.

D. De biue en dès ean reit cargue ha pouvoir d'han offrein ar é lerh ?

*R.* D'é Apostolet ha de ol er velean het en achiument ag er bet.

D. Piue e hum offre ér sacrifice ag en overen?

*R.* Jesus-Christ ean meme, dré zorneu er belec.

D. De biue en hum offre een ?

*R.* D'é dad éternel.

D. Eit pine en hum offre ean ?

*R.* Eit er ré viue hac er ré varue.

D. Eit petra en hum offre ean ?

*R.* Eit inourein Doué, gonlen misericorde, gober satisfaction, ha meritein græceu demp.

D. De biue e offre er belec er sacrifice ag en overen ?

*R.* De Zoué hemp quin, rac ne ell bet offret meit dehou.

D. A ne eller quet evé ben offrein mare-hneh d'er Sænt ?

*R.* Naren, ur sacrifice quen inhuel ne ell bet offret meit de Zoué, hac e pe larer mara-hueh en overen én inour d'er Sænt, n'en da quet dehai é offrer er sacrifice; mæs de Zoué hemp quin, el d'er mæstre general e guement tra zou ol.

D. Eit piue e lar er belec en overen ?

*R.* Eit en ol fidelet biue ha marve én communion en ilis; mæs specialement é intention en hani e ra hé laret.

D. En argant e rer d'er belec eit laret en overen a ean zou eit payein en overen ?

*R.* Nepas; rac en overen ne ell jamæs bet payet, e p'en du ag ur hria infini; mæa deliat u quement-cé dehou, hervé Doué, eit her secour de viuein. 1 Cor. 13. 8 et 14

D. Er belec e ean zou é hunan doh en auter, a pe lar en overen ?

*R* Napas, ne ellamp quet doutein nen dès un infinité a Ælet tro-ha-tro dehou ér moment-cé. S. August.

D. A en Ælet-cé u e offre er sacrifice ?

8. Augus. *R.* Nepas, n'hou dés quet er bonvoir a gnement-cé: ne rant meit sdorein Jesus-Christ hæc assistein er belec guet respet, el é serviterioc.

N.º 5. D. Petre e quemer er belec ur gusquement particulier a p'en da de laret en overen ?

*R.* Eit heliet gourhemen en Ilis, hac inourein davantage er sacrifice-zé, dré ornementen e represente mar a instrument ag er bassion.

D. Petra e represente en amit ?

*R.* Er monchet guet pehani e hoai bet bandet deulegat hun Salver durant me her jottader é ti Caiphe.

D. Petre e represente en enbe ?

*R.* Er robe guen e ras Herode dehon dré zisprisance.

D. Petra e represente er hordon ?

*R.* Er herdat guet peré e hoai bet eriet é jardrin en Olivet.

D. Petra e represente er manipule ?

*R.* Er gorden guet pehani e hoai bet stagoet hun Salver doh er piler, eit bet flagellet é ti Pilate.

D. Petra e represente er stole ?

*R.* Er gorden e hoai doh é oug, en ur onet d'er Halvær.

D. Petra e represente er gazule ?

*R.* Er groez e hoai bet laqueit ar é zisconé.

D. Petra e zelier gober eit bet devotuoh én overen ?

*R.* Ret u hum hreparein qnent me commence seuel en esprit drezeba Doué guet an Ælet, ha hum representein el p'en deber guet er belec ar er mané Calvar eit guelet Jesus-Christ é vernel a retourn.

## TAIRVET GOURHEMEN.

D. LAret en dairvet gourhemen. N. 1.°

*R. Te behedeu e govessei ur ueh ér blai, me ne rès mui.*

D. De betra en bun oblige an Ilis dré er ourhemen-zé ?

*R.* De govessat ur neh ér blei d'er bihannan.

D. Piue e zou obliget de guement-cé ?

*R.* En ol fidelet a drebi en ouait a ræson.

D. Men e ver obliget de govessat de Basque ?

*R.* Peb-unnan én é barræs, ha nepas ér paræsien aral, hemp consantement er person. Conc. Lat. cap. 21.

D. A ellein e rer accomplissein er ourhemen-zé dré ur fal govesion ?

*R.* Nepas, ne eller quet accomplissein ur ourhemen dré ur sacrilege.

D. En hani e govessa hemp intention de changein, mæs bemp quin eit parrat doh meh ha reproche, a ean a accomplisse er ourhemen-zé ?

*R.* Nepas, ne ra meit gober gouah ag en Ilis hac e Zoué meme.

D. En hani en dès lausquet ur blai de bassein hemp covessat, a ean zou libre de ortoz bet ur blai aral hemp her gober ?

*R.* Nepas, obliget u de acquittein en obligation-zé quentoh queot, ha sal mui me tarde, sal mui é peh, el un deliour e zou passet e dermein de bayein.

D. En hani e zou bet taulet bet arlerh Pasque eit receu en assolven, a ean zou obliget d'hum hresentein a retourn d'en termein merchet dré é govezour ?

*R.* Ye, hac edan boén a behet maruel, a dermein de dermein bet que n'hen don hi receuet.

N.o 2. D. A ean zou mat hum goutantein a govessat ur neb hemp quin ér blai, el me hu merchet ér ourhemen man ?

*R.* Nepas, en Ilis e zesire me her grehemp liessoh, dust n'her bommande meit ur ueb edan boén e excommunication, ha ret u ahoel har gober quer liès gueh el me ver én danger a varne pé én stet e bebet maruel.

D. Perac e telier covessat quer liès gueh el me ver é stat a behet maruel ?

*R.* Rac, bet que ne vé covesseit ha pardonnet, é ver anemis de Zoué, hemp merite dirac-t-hou, hac én danger continuel a gouchel én inhuern.

D. Piue e zou obliget d'hum velbein a ober d'er ral covessat, ur neh aboel ér blai ?

*R.* Er bersonnet ha belean é quever ol er barræs, hac en tadeu, mammen, mistre ha mæstrezet é quever er ré e zou edan bou authorité.

D. En tadeu ha mammen, mistre ha mæstrezet a y e ell bet tranquil meit me covessei hou zut ur ueh peb blai ?

*R.* Nepas, y e zelie hou accource de govessat liessob, mar vennant gober a nébai tut bervé Doué, ha discargue hou honscience.

D. A ne zeliant quet sellet pegourz é communiant pé ne rant quet ?

*R.* Naren, er poent-cé ne sel mait er bevezonr.

## PEDAIRVET GOURHEMEN.

D. LAret er bedairvet gourbemen. N.°

*R.* *Hu te Salver e receuei peb Pasque humplan me hellet.* 1.

D. De'betra en hun oblige er ourhemen-zé ? Trid. S 13. can. 9.

*R.* De gommunicin ur ueh d'er bihannan peb blai d'en amzer santel a Basque. Con. Lat. cap. 21.

D. Men e teliar gober er gommunion-zé ?

*R.* Peb unan en é barræs, ha ne pas ér paræsieu aral, hemp permission.

D. En hani e gommunie én goal stat a ean e accomplisse er ourhemen-zé ?

*R.* Nepas, hac open e re ur sacrilege.

D. A peheín e ra er ré ne hum laquant quet én atat de gommuniein de Basque, manque a zisquein hou lezen, pé a renonceín d'hou fal acoustumanceu ?

*R.* Ya, rac me vanquant a hou goal a accomplissein gourhemen en Ilis.

D. En hani n'en dèa quet communiet de Basque a ean zou exempt a her gober bet ur Pasque aral ?

*R.* Nepas, obliget u d'ober é hossihle eit communiein quentoh quent.

N.[n] 2. D. Petra e zelier chongeal sg er ré ne hum sonciant a gommuniein meit ur neh er hlai ?

*R.* Er sorte tut-zé ne dostant de Zoué meit par force, ne comprenant quet petra u communiein, ha hineín e rant én un dihoustemant forh dangerus.

D. Perac e telier communiein liessoh eit ur neh ér hlai ?

Joan. 6 54. *R.* Rac me hen desire en Ilis, ha rac me lar Jeaus-Christ, penaus n'hun hou quet ar vuhé énomp, me ne receùehemp é gorf hac é nusit precius.

D. En Ilis a hi e dèa commandet ur hourse benec communiein estroh ait ur neh er hlai ?

*R.* Ya, commandet hoai guebarel communiein

de Nendelec ha d'er Pentecoust, quer clous el de Basque.
D. Petre e zou bet cause d'en Ilis d'hum lausquein ar er ourhemen-zé ?
*R.* Desordren, lizidantet, ha diaboissance ur lot cair a hé bugalé.
D. Peh punition e bronónce en Ilis inep d'er ré e vanque e gommuniein de Basque ?
*R.* Hi e recommande d'en Escobet hou excommunicin, hac e zihuen a hou interrein én doar sentel. Con. Lat. cap. 21.

## PUEMVET GOURHEMEN.

D. LAret er buemvet gourhemen eg en Ilis. N.º 1.
*R. Er houareiz, er hortualeu e yeunei hac er vigilieu.*
D. Pine eu dès instituet er yeunieu ?
*R.* En Ilis.
D. Dré beh authorité en hé dès hi instituet quement-cé ?
*R.* Dré en enthorité en dès reit Jesus-Christ dehi.
D. A ancien u er yeunieu én Ilis ?
*R.* Ya, quen ancien el en Ilis meme. Act. 13. 3.
D. Perec e me bet instituet er yeunieu én generel ?
*R.* Eit mortifiein er horf ha purifiein en inean.

D. Perac e ma bet instituet er yeun ag er houareiz én particulier ?

*R.* Eit inonrein en deu-uguent dé me yeunes hun Salver, hac eit hum breparein d'er gouil santel e Basque.

D. Perac e yenner d'er bortualeu ?

*R.* Eit deden benediction Doué er er ré e guemere en urbeu, specialement en bani a valéc, hac eit santefiein er pedair sassun ag er blai.

D. Perac e yeuer d'er vigilieu ?

*R.* Eit hum breparein guel d'er gourlieu.

D. A obliget e ver dober ol er yeunieu ?

*R.* Ya, a guement me ver capable.

D. A permettet u gober mui a yeunieu eit ne gommande en Ilis.

*R.* Ya, peb unan e ell gober dré zevotien quement el e garou, surtont guet permission er bovezour.

N.° 2. D. Piue e zou obliget de yeun dré ourbemen en Ilis ?

*R.* Ol er fidelet e drebi ur blai ar-n'uguent achine, ha nepas quent.

D. A ne eller jamæs yeun quent en ouait-cé ?

*R.* Bou, er ré en dès nerh he yehet asséz e ell hac e re mat her gober mar e ueh, guet permission hou hovezour.

D. Bet peh ouait é pade en obligation de yeun ?

*R.* Bet er marue, meit ne venquou quet er yehet hac en nerh.

D. A n'en dés bâni dispenset a yeun ?

*R.* Bou, ol er ré n'en dés quet narh ha yehet assès eit quement-cé, pé en dés labourieu rai galet.

D. Er labourision, en artizantet, er voyagerion e n'en deint quet perpet exempt a yeun ?

*R.* Naren, n'en deint exempt meit quement me hu rai galet hon labour pé voyage, eit her gober guet er yeun.

D. A permetuet u gober voyage hir pe lahour calet d'en dieu yeun, a p'en du zeit torrein er yeun eit quement-cé ?

*R.* Ya, meit ne eller hou zaulein d'un dé aral hemp diezement pé dommage considérable.

D. A essès u hen dout houent de zaibrein, pé bet gouannoh guet er yeun, eit bet dispenset a nehou ?

*R.* Nepas, a vihannoh hâni quasi ne vahai oblīget de yeun.

D. Petra e zelie gober er ré e zou én dontance e y e zou obliget de yeun pé n'en deint quet ?

*R.* Y e zelie consultein bon hovezour, ha iremein dré é avis, guet hani ur medicinour, mar bé necessaire.

D. Er ré ne ellant quet yeun entierement, e y e zou evé dispenset a beb sorte mortification d'en dieu yeun ?

*R.* Nepas, obliget eint de zerhel doh er yeun, a guement me ellant, ha d'en digol dré henigenneu bac aivreu mat aral.

N.º D. E petra e consiste er yeun ?

3. *R.* E bober ur pret hemp quin drezeha greis dé, hac ur gollation scan de nos.

D. A permettet u quemer bonit, freh pé yvage etré er predeu d'en dieu yeun ?

*R.* Nepas, a vihannoh ur guir necessité ; rac quement-cé e blegue er yeun mui pé hihannob, hac hen torre meme liês.

D. A u'en du quet permettet rein de zaibrein, pé shoel de yvet d'er ral atré er predeu d'en dieu yeun, surtout a pe oulennant ?

*R.* Naren, a vihannoh ne vou leh de gredein én bon dês un necessité veritable, pé é mant dispenset a yeun.

D. A permettet u gober leigneu hras hé bir én couareiz, pé d'en dieu yeun aral ?

*R.* Nepas, rac quement-cé e blegue perpet er yeun hac en torre meme liês, surtout a pe rer de véuein.

D. A brassoh pebet u méuein d'un dé yeun eit d'un dé aral ?

*R.* Ya, rac me torrer ensemble gourhemen Doué ha hani en Ilis.

D. En hani en dês ur ueh torret er yenn, dré ancoha pé exprès, a ean zou libre de zaibrein ha de yvet arlerh ol er peh e garou ? *R.*

*R.* Nepas, obliget u de zerhel doh er yeun, en ur oher mortification a gnement me ellon, er reste ag en dé, eit reparein er manque en dés groeit.

D. A ne eller quet accomplissein er onrhemen man en ur yeun un dé benac quent pe goudé en dé merchet ?

*R.* Naren, ret u yeun d'en dé meme e zou merchet dré en Ilis.

D. Er yeun e ean hoai qner rust ér hommencement ag er grecheneah el me hu herman ?

*R.* Ya, ha rustoh ur lot cair, e pe ne hoai permettet quemer nitra a het en dé bet arlerh cueh hiaul.

## HUEHVET GOURHEMEN.

D. LAret huehvet gourhemen en Ilis. N.o 1.

*R. D'er sadorn ha d'er guner, e ma vigile é peb amzer.*

D. Petra e zihuen dohemp er onrhemen-zé ?

*R.* Hi e zihuen a zaihrein qnie d'er sadorn, d'er guner, ha durant en amzer e gouaraiz, guet er hortuslen ha vigilien ordrenet.

D. Pine en dès instituet er vigile ?

*R.* En Ilis, a berh Doué, eit accoustumein hé bugalé de vortifiein hou horf, er exemple Jesus-Christ hac er Sænt.

D. Perac e commande eu Ilis gober vigile d'er guner ha d'er sadorn, quentoh eit d'en dieu aral ag er sehun ?

*R.* Rac d'er guner e ma marue Jesus-Christ, ha durant er sadorn e ma bet ér bé.

N.o 2. D. A obliget u en ol de ober vigile d'en dieu merchet ?

*R.* Ya, a drebi er ré pinhuiquan bet er ré beurran, a vihannoh bet dispenset dré ur hlinvet pé infirmité benac.

D. A libre u de beb unan quemer en dispenseźé a nehou é hunan, hervé é goncience ?

*R.* Nepas, ret u quemer avis er bovezonr, pé medicinour, ha goulen dispense gnet er person, pé en Escob.

D. A ellein e rer daibrein quic hemp scrupule arlerh quement-cé ?

*R.* Ya, meit me von bet expliquet er ræsonnieu én conscience ha hervé Doué.

D. A ean ver evé dispenset a yeun quer liès gueh el me ver dispenset a ober vigile ?

Benoît 14. anno 1741 *R.* Nepas, rac mar a ueh e ver én stat de yeun, dnat ne ver quet én stat de ober vigile.

D. A pebet u torrein er vigile hemp chongeal ?

*R.* Nepas, me ne arrine quement-cé manque a evebat, pé a assistein én overen bret eit cleuet er prône.



# PUARVET POENT.

## ER PEH E ZELIER RECEU, PÉ ER SACREMENTEU.



D. É Petra e consiste er peh e zelier receu? N.° 1.

*R.* Consistein e ra principalement ér sacrementeu.

D. Petra u er sacrementeu?

*R.* Ur merche sensible eit santifiein en inean.

D. Perac e laret hui ur merche *sensible*?

*R.* Rac é peb sacrement e hès mar á dra e ell bet remerquet dré er squendeu naturele, el me ha en deur hac er hòuzeu ér Vadient, er jottat ha sign er groez ér Confirmation, etc.

D. Penaus e ta er sacrementeu de ben a santifiein en inean?

*R.* En ur laquat pé en ur gresquein græce Doué én hi.

D. A beban e ta dehi en nerh ha vertu-zé?

*R.* A veriteu hemp som hun Salver.

D. A ne hoai quet a sacrementeu ér lezen ancien?

*R.* Bou, mæs ne ouent quet er meme tra, na n'hou doai quet er meme nerh guet er ré ag er lezen neué. Con. Tri § 7 cap. 2 & et 3.

D. Pet sacrement zou ér lezen neué ?

Con. Trid. can. 1. *R.* Bet æa seih, na mui, na bihannoh.

D. Hanvet y.

*R.* Er Badient, Confirmation, Sacrement ag eu Auter, Penigen, Nouien, Urh ha Priedeleah.

D. Piue en dèa y ol institunet ?

Ibidem. *R.* Hun Salver Jesus-Christ.

D. Pegourz en hen dès ean hou institunet ?

*R.* A p'eu du deit ar en doar eit meruel aveit omp ha formein en Ilis.

D. Ol er sacrementeu a y e zon er meme tra unan guet en aral ?

*R.* Nepaa; bet æa difference etré d'hai, hervé er græceu different e ra peb unan.

N.o 2. D. E pet lod e partager er sacrementen ?

*R.* En deu lod peré e zou sacrementeu er *ré varue*, ha sacrementeu er *ré viue*.

D. Peré u sacrementeu er ré varue ?

*R.* Er Vadient bac er Benigen.

D. Perac eu hou galuer sacrementeu er *ré varue ?*

*R.* Rac me heint institunet eit ressuscitein en ineau ag er marhue, eu ur rein dehi er vuhé spirituele.

D. Peré u sacrementeu er ré viue ?

*R.* Er puemp aral, de laret u, er Confirmation, er Communion, eu Nouien, eu Urh hac er Briedeleah.

D. Perag en hou galuer sacrementeu er *ré viue ?*

*R.* Rac ne zeliant bet receüet meit guet er ré e zou biue én inean, dré græce Doué.

D. A ean e eller recen peh hani ag er sacrementeu quer liës gueh el me cârer ?

*R.* Nepas ; bet æa ré ne ellant het receüet meit ur neh hemp quin, ha ré aral meit é mar a occasion particuliere ag er vuhé.

D. Peré u er sacrementeu ne ellant bet receüet meit ur neh hemp quin ?

*R.* Er Vadient, er Gonfirmatinn hac en Urh.

D. Perac en tri sacrement-cé ne ellant y bet receüet meit ur néh ?

*R.* Rac me verchant ur haractere én inean ag er guetan guéh me hou receüer.

D. Petra u er haractere-zé ?

*R.* Ur merche spirituel, a zorn en Eutru-Doué, pehani ne ell jamæs bet effacet, nac ér bet man, nac ér het aral.

D. Paré u er sacrementeu ne ellant bet receüet meit é mar a occasion particuliere ag er vuhé ?

*R.* Bet æs deu, en Nouien, ne eller receu meit e pe ver clan én danger a varue, hac er Briedeleah, ne eller receu meit e pé æreder.

D. Peré u er sacrementeu e eller receu liessoh ?

*R.* Er Benigen hac er Communion.

D. A mat u covessat ha communiein liës ? N.o

*R.* Ya ; ha sal liessoh aal guel, meit me laqueher perpet poén d'hum breparein el me faute. 5.

D. Perac e telier hum breparein eit receu er sacrementeu ?

*R.* Rac me heint ur vammen a venediction eit er ré e zou preparet, hac ur vammen a valediction eit er ré n'en deint quet preparet.

D. Ol er ré e dosta én stat vat d'er sacrementeu a y e receu quement a græceu en eil el eguilé?

*R.* Nepas; peh unan e receu hervé é zober-hac e zisposition particuliere.

D. A droug hras u toatat d'er sacrementen én goal atat ?

*R.* Ya; quement-cé e zon corrompein er mammennen precius a græce Doué, ha meritein vengeance en ean.

---

## ER VADIENT.

N.° 1. D. PEtra n er Vadient ?

*R.* Ur sacrement e efface er pehet originel, hac a hun groa crechenion, bugalé de Zoué ha d'en Ilis.

D. Perac en her laquer er hetan ag er sacrementeu?

*R.* Rac me hu en or ag en Ilis, hac a ol er sacrementeu aral.

D. Er Vadient e ré sant Yehan a ne hoai quet eué ur veritable sacrement ?

*R.* Naren, ne hoai meit ur limage ag en bam en dés instituet Jesus-Christ. Con. Trid. Sess. 1.

D. Perac e vennas Jesus-Christ bet badéet guet sant Yehan ?

*R.* Eit discoein de ol er bet un exempla admirable a humilité, ha santifiein en deur e zelié chervige d'er Vadient. Math. 3. 13.

D. A ne hoai quet a Vadient quent er lezen a grechenesb ?

*R.* Naren.

D. Peh remede e hoai arzé inap d'er pehet origiel ?

*R.* Remeden aral différent, mæs distiroh ur lot cair eit er Vadiant.

D. Petra e signifia er guir *badéein* ?

*R.* Signifiein e ra *golhein* : rac én amzer me holher er horf a zianvez, guet en deur badient, evé golhet evé en ineau a zianbarh, dré vertu er sacrement.

D. A betra e vé golhet en inean ér Vadient ?

*R.* Ag er pehet originel, hae ag er peheden aetuel meme guet ol er poinieu deliet debsi, mar her receüer goudé en ouait a rœson.

D. A requis u d'en ol dut bet badéet ? N°. 2.

*R.* Ya, eit bet pardonnet ag er pehet originel e bahani e maot ol cablus.

D. A ne eller bet pardonnet ag er pehet-cé meit dré er Vadient ? Ibidem. can. 5.

*R.* Naren, meit e can vehai dré er martyr, pé dré er garanté parfait guet en désir ag er sacrement-cé.

D. Pensus e hanver en niue sorte Badient devehan-zé ?

*R.* Hou hanvein e rer er *Vadient a oaid*, hac er *Vadient a zesir*, pé a dan carantéus, el me hanuer en aral er *Vadient a zeur.*

N.° 3. D. Petra zou ret gober eit badéein ?

*R.* Ret e turel deur ar hen en hani e vadéer, en ur laret er houzen man : *me he vadé é hanv en Tad, hac er Mab, hac er Speret santel.* Ibid. can. 2. 4.

D. Peh sorte deur e zou ret cavet eit badéein ?

*R.* Jaugein e ra quemer deur beniguat, mar dès, mæs n'en du quet necessaire quement-cé, ha peb deur naturele e zou mat.

D. Petra e entender dré zeur naturele ?

*R.* Ol er peh e hanuer ordinærement deur, el me hu en deur fetén, en deur mammen, en deur punce, en deur rivir, en deur glâue, en deur ærh, en deur mor, en deur meme ag er poulleu, quer clous el en hani sclet, mæs nepas en deur ag er unien, ag er freh pé ag er hoquetteu.

D. Men e teliar taulein er deur-zé ?

*R.* Ar hen en hani e vadéer, a guement me héa tu, pé ahoel ar ar leh benac principal a é gorf.

D. A ne vehai quet assès taulein en deur-zé ar é zeillat pé ar é vleâu ?

*R.* Naren, ret n absoloment me touchon doh er horf, ha me ber golhou veritablement, én ur rideg ar nehou.

D. A ne vehai quet evé assès her soubein én deur, pé meme taulein deur doh thou, el doh her strimpein ?

*R.* Bou, meit ne vanquehai nitra a hænt aral ; quement-cé e vehai naouab ur pehet ér broyeuman, d'autant me hu contrær d'er fæçon e gommande en Ilis.

D. A necessaire n evé taulein en deur én croez eit me vou mat er Vadient ?

*R.* Nepas, quement-cé n'en du quet necessaire, ha n'en du commandet meit d'er velean, a pe rant er Vadient én Ilis.

D. A ne vehai quet assez taulein en deur hemp laret guir er bet ?

*R.* Naren, n'en dès quet a Vadient, mar manque er guirien merchet, quer clous el en deur ?

D. Pegourz e ma ret laret er guirien ?

*R.* Er meme amzer me tauler en deur.

D. Piue e zeli laret er guirieu ?

*R.* Er meme e daule en deur.

D. A ne vehai quet quer clous me larehai nnan er guirieu, durant me taulehai en aral en deur ?

*R.* Naren, ne vehai quet mat er Vadieut ag er mode-cé.

D. A necessaire u absolument laret ol er guirieu ?

*R.* Ya, hae er Vadient n'en du quet mat, mar manque unan bemp quin a nebai.

D. É peh langage e telier laret er guirieu-zé ?

*R.* Ne vern é peh langage, meit m'hou devon er meme signification.

D. A obliget u peb unan de out er fæçon de vadéein.

*R.* Ya, e p'en du un dra queu necessaire ha queu æs de obér.

D. Piue e rescondou dirac Doué ag er vugalé e varue bemp Badient ?

*R.* En tadeu ha mammeu, hac ol er ré en devé guellet hou badéein, pé e zon cause d'er malheur-zé, ne vern é peh feçon.

D. Men e ha er vugalé e varue hemp Badient ?

*R.* Sur u ne antreint jamæs én ean.

N.° D. Piue e ell badéein ?

4. *R.* Er velean bemp quin, me n'en dèa danger ha necessité, mès a p'en dès danger, peb unan e ell hac e zeli badéein, de laret n mâlet, merhiet ha bugalé meme, meit m'hou devou en ouait e ræson, ha me ouyent her gober.

D. En heretiquet, schismatiquet ha payânet a y ell evé badéein ?

Ibidem. van 4 *R.* Ya, meit me reint veritablement ol er peh a zou requis : pehet n naouah hen dout recours doh thai, a vihannoh un necessité absolus.

D. A quer clous u er Vadient e rer én ti el en hani e rer én Ilis ?

*R.* Ya, meit ne vou bet manquet nitra ag er peh e zou necessaire.

D. De betra e chervige arzé ol er pedenneu ha ceremonieu e rer éu Ilis en ur vadéein ?

*R.* De accomplissein gourhemen en Ilis, de ziscoein hé fouvoir ar en diaul, ha de greaquein er respet eit er sacrement a Vadient.

D. Petra e signifie en halein, e laquer én beg er hrouidor queut er Vadient ?

*R.* Signifiein e ra er vertu en dès er sacrement-cé de burifiein mab dein, ha d'her preservein doh pep sorte corrompage.

D. Petra e signifie er sinieu croez e rer a nehou hac en oleane santel guet pehani en her frotter ?

*R.* Signifiein e rant'en nerh e ra er Vadient eit dihuen doh en diauler.

D. Petra e signifie er saye pé bonnet guen e rer dehou goudé er Vadient ?

*R.* Signifiein e ra en innocence en dès receñet, hac er hoén e zelie laquat d'hé honservein, eit comparissein un dé guet confiance dirac tribunal Jesus-Christ.

D. Petra e signifie er pilet allume e rer dehou ?

*R.* Signifiein e ra er splander e zeli bet é ol é aivreu, en ur ouarn fidelement gourhemeneu Doué ha ré en Ilis, eit gounie er vuhé eternéle.

No 6. D. En hani e vadéer a ean guemer veritablement un obligation henac dré er Vadient ?

Ibid. can. 7, 8 et 14. *R.* Ya, quemer e ra un obligation ha gober e ra ur houtrat é quever en Eutru-Doué, el me ra en Eutru-Doué én é guever en meme

D. De betra en hum oblige arzé en hani e vadéer?

Ibid. can. 8. *R.* De gredein en doctrine a grecheneah, de renoncein d'en diaul, d'é vomhanceu ha d'é ol aivreu, de viret gourhemeneu Doué ha ré en Ilis, ha de viñein e peb occasion el ur guir grechein.

D. Petra u bombanceu en diaul ?

*R.* Ol en divertissementeu fal hac occasionneu dangerus ag er bet, el me hu er hrolleu, er filageu, en assembleieu, er cheryadeu, er vraguereah, ha peb vanité aral ?

D. Peré u aivreu en diaul ?

*R.* Peh sorte fallanté ha pehat.

D. A un droug bras u bet infidel d'en obligationeu ag er Vadient ?

*R.* Ya; quement-cé e zou renoncein de alliance en Eutru-Doué, troein cain de Jesus-Christ, ha hum gonsacrein d'en diaul.

D. Penaus é couéher ér malheur-zé ?

*R.* Doh hum daulein d'er het, hac én hum abandonnein d'er pehet maruel.

D. A ur malheur bras u col en innocence ag er Vadient ?

*R.* Ya; ur malheur hrasaoh eit er marue meme, rac me hu goal dœz hé reparein, a p'en du ur ueh collet.

D. Penaus e hel mab-dein conserveín en tresor precius-cé ?

*R.* Dré er gonfiance én Doué, dré en defiance a nehou ean-meme, hac er sourci a bellat doh peh occasion ha compagnoneah dangerus.

D. Penaus e heller her reparein goudé me vé collet?

*R.* Dré ur benigen sincere hac ur vuhé santelloh.

D. Perac e rer un hanv de heh hani ér Vadient? N.º 7.

*R.* Eit her laqnat édan protection speciale ur sant pé santez benæc, ha hen avertisse de vineín el d'hai.

D. De hetra en hum oblige er perrein hac er verrein ér Vadient?

*R.* Dʼien dout sourci ag er hroaidur, hervé en ineau, ha hervé er horf meme, mar dès dober, el pe vehent é dad hac é vam.

D. Peh desordreu en dès en diaul inventet eit hum zigol aben ag en displigeadur e ra er Vadient dehou ?

*R.* En yvraignereah hac er preden a zehanche dré beré e houni ag en dé-zé meme ur lot cair a ineannen, é leh unan e lamer guetou.



## ER GONFIRMATION.

N.° D. PEtra u er sacrement a Gonfirmation ?

1. *R.* Ur sacrement a hun groa crechenion parfait.

D. Penaus en hun groa ean crechenion parfait ?

*R.* En ur rein demp er Speret santel guet é ol donezonnieu ha frehennen.

D. Peré u donezonnieu er Speret santel ?

Isa. 11. 2. *R.* Bet æz seih peré zou, 1.° avis mat, 2.° entendement, 3.° conseil, 4.° nerh, 5.° science, 6.° devotion, 7.° dougeance Doné.

D. Peré u frehenneu er Speret santel ?

Gal. 5. 22. *R.* Bet æz denzec peré zou, 1.° caranté, 2.° peah, 3.° courage, 4.° truhé, 5.° fé, 6.° arrestance, 7.° joye, 8.° patientet, 9.° madeleah, 10.° douster, 11.° modestie, 12.° puretet.

D. Ol er ré e vé confirmet a y e receu en donezonnieu ha frehenneu-zé ?

*R.* Ya; peb unan bervé en disposition a é galon hac en dober en dès, mar du én stat a græce.

D. Peré ag en donezonnieu-zé e receüer principalement ér Gonfirmation ?

*R.* En donezon a batientet, eit souffrein en outrageu; hac en donezon a nerh, eit dihuen er fé.

D. Dré betra e vé signifiet en donezon a batientet ?

*R.* Dré er jottat e ra en Escob d'en hani e gonfirme.

D. Dré betra e vé signifiet en donezon a nerh ?

*R.* Dré aign er groez e ra en Escob ar en tal guet er hréme santel.

D. Piue e ell rein er sacrement-cé ?

*R.* En Escob hemp quin, a vihannoh ur honvoir a berh er Pab. Con. Trid. S. 7. can. 3.

D. De'biue e eller rein er Confirmation ?

*R.* De ol er fidelet aben el me heint badéet; profitaplob u naonah gortoz bet en ouait a ræson, el me rer ordinærement.

D. A delein e rer bet eurins ha sourciable a receu er sacrement-cé ?

*R.* Ya; a gause d'en donezonnieu pretius e gaver én hon, ha rac me peber maruelement, mar manquer a ber recen dré zispriance, pe dré lizidantet vras.

D. Guet peh dipositionneu e telier her receu ? N.° 2.

*R.* Ret u bet én stat a græce Doué, ha gout er mysterieu principalan ag er religion, a pe ver confirmet én ouait a ræson.

D. En hani e hum bresentehai hemp qüement-cé a ne vehai quet confirmet mat ?

*R.* Receüet en dehai er baractere ag er sacrement; mæs groeit en devehai ur sacrilege, ha meritet malediction er Speret santel, hemp receu græce er bet.

D. Petra e zelier arzé goher eit receu parfaitement er græceu ag er sacrement-cé ?

*R.* Ret u goher un tammic retraite, eit hum zisposein guel, guet ur govesion vat hac ur gommunion meme, mar gueller.

D. Penous e telier hum hresentein ha hum zerbel dirac en Escob eit bet coofirmet ?

*R.* Guet modestie, respet ha devotion, el me jaoge doh un action quer santele.

D. A ne eller quet receu er Gonfirmation estroh eit ur uch ?

*R.* Naren; rac me toogue caractere.

N.° 3. D. A n'en du quet mat hen dont chonge liès ag er Gonfirmation ?

*R.* Bou forh vat; ha specialement a pe ver attaquet dré dentationneu inep d'er fé ha d'er batientet.

D. A n'en du quet deliet quement-cé d'ur honrze benac particulier ag er hlai ?

*R.* Bou; d'er Pentecoust, pehani e zou gouil special er Speret santel.

D. Peré u er pehedeu principallan inep d'er Speret santel ha d'er Gonfirmation ?

*R.* Er blasphemeu, er honzeu inep d'er lezen, er goapereah ag en devotion, en disprisance e græceu Doué, ha surtout en obstination a galon.

## SACREMENT EN AUTER.

D. PEtra u er sacrement ag en Auter ? N.o

*R.* Ur sacrement é pehani e ma én effet hac én 1.
guirionné corf, goaid, inean ha divinité hun Con. Trid. § 13. can. 1.
Salver Jesus-Christ, edan en apparenceu ag er
bara hac ag er guin.

D. Pehani u en excellentan ag er sacrementeu ?

*R.* Er sacrement ag en Auter, a pe gwer én hou Ibidem. cap. 3.
er vammen ag en ol græceu.

D. Pegourz en hen dés hun Salver institüet er
sacrement-cé ?

*R.* Yeu humblé, de nos quent é bassion, arlerh en Ib. cap. 1
dout groeit er Pasque ancien guet é Apostolet.

D. Eit petra en hen dés ean hen institüet ?

*R.* Eit bet ur limage a é bassion bedic er juge- Ib. cap. 2.
ment, eit maguein hun ineanneu, eit hun pre-
serveiu doh er pehet, eit crinhat en union etré
er fidelet, ha rein demp un assurance ag er vuhé
éternele.

D. A ne hoai quet bet ur figure benac ag er
sacrement-cé quent en amzer me hen institüas
hun Salver ?

*R.* Bou ; ur lot cair, mæs surtout tair principal.

D. Henvet en tair figure-zé.

Exod. 12. 3, etc. *R.* 1.° En oen Pascal e zaibré er boble a Israël peb blai, hervé gourhemen en Eutru-Doué,
Exod. 18. 15, etc. 2.° er mane e gouéhas én deserh eit hou maguein, 3.° hac er varâen mysterius e zegassas
3 Reg. 19. 6. un Æl a berb Doué d'er prophete Élie.

D. Perac e hanver er sacrement-cé *er sacrement ag en Auter ?*

*R.* Rac me hum ros *ar en auter,* ha me her goarner *ar en auter* én tabernacle.

Con. Trid. D. Perac en her galver *er sacrement adorable ?*

Ibid. cap. 5 et can. 8. *R.* Rac me telie veritablement bet *adoret*, e p'en du Jeans-Christ én hou én effet hac én gurionné.

D. Perac en ben hanuer *er gommunion ?*

*R.* Rac me hu un treaor commun etré en ol fidelet ha me telie en ol bet lodec én hou dré er gommunion.

N.° 2. D. Pegourz e vé groeit er sacrement-cé ?

*R.* A pe lerer en overen, ér moment ag ér gonsecration.

D. Piue en dès er bouvoir d'her gober ?

Ibidem § 23 cap. 1. *R.* Er velean bemp quin, dré vertu en urh a velec.

D. Penaus e ra er velean er sacrement-cé ?

*R.* Dré er guirieu ag er gonsecration e brononçant én hanv Jesus-Christ.

D. Petra vé ar en auter, dré zorneu er belec, quent er gonsecration.

*R.* Bars ha guin.

D. Petra vé arlerh er gonsecration ?

*R.* Corf, goaid, inean ha divinité hun Salver.

D. Men e vé oueit er hara hac er guin ?

*R.* Changet eint én corf ha goaid hun Salver.

D. Penaus e me hanuet er changement-cé ?

*R.* Hanuet u *transubstantiation*; de laret u, changement ag ur substance én ur substance aral. Ibidem, cap. 4.

D. A pe n'en dès mui na hare na guin arlerh er gonsecration, penaus-e chom en apparence a nehai quer clous el quent ?

*R.* Rac Doué e gonserve en apparenceu-zé dré ur miracle.

D. Petra u en apparenceu-zé ?

*R.* Er meme liue, figure ha goust e hoai aguent.

D. Penaus e homp-ni assuret ag er changement e hum roa ér gonsecration ?

*R.* Dré anseignement Jesus-Christ ha hani en Ilis. Luc 22, 19 et 20. Trid. sup.

D. Hun Salver a ean zou hiue ér sacrement ag en Auter ? N.o 3.

*R.* Biue u veritablement, quer clous el me hn peb hani e nehomp.

D. A p'en du hiue hun Salver ér sacrement-cé, ha me huele ol er peh e ramp, penaus é creder chom dirac-t-ou hemp respet, ha surtout her receu é goal stat.

*R.* Rac n'en dès quet quasi à fé émesq ur lot cair a grechenion.

No 4. D. De beb course ag er blai e rente en Ilis brassaü inour d'er sacrement ag en Auter?

*R.* D'en dieu e hanuer *eihvet er Sacrement.*

D. Pegourz e ma bet instituet en eihvet-cé?

*R.* Bet æs bueh cant vlai quent pel, ér blai 1264, dré er Pab Urbain puarvet.

D. Petra e ouai bet cause de guement-cé?

*R.* Ur revelation admirable a berb Doué d'ur Leanès santel azal er guær a Liege, én Allemagne.

D. E peb intention e ma bet instituet en eihvet-cé, ha specialement er procession a rer én hi?

Con. Trid. § 13 cap. 5. *R.* En intention a ober amande inourable de Jesus-Christ, a zeden é venediction ar er bet, a cherrein beg er ré fal, hac a griubat er fé partout.

D. Guet peb sentimenteu e telier passein en eihvet cé, ha surtout assistein én procession?

*R.* Guet er senumenteu en tinerran a fé, a respet, a joye hac a garanté é quever hun Salver.

D. Petra e represente er solemnité a brocession er sacrement?

*R.* Degasse a ra chonge demp ag en inour gu pehani e tonguer guebaral en Arche a allianc, hac en hé zransportas er roué Salomon d' temple a Jerusalem; mæs representein e ra su tout en trioinphe guet pehani é autras Jesus-C ér guær a Jerusalem, bueh dé quent é varue, h er splender guet pehani e antrou én ean guet er ré eurus, arlerh er jugement general.

D. Men é receuer er sacrement ag en Auter ? N.º 5.

*R.* Doh en daul Vasque, a pe ver ysh, bac én ti, a pe ver clan.

D. Pehani ag en tri person ag en Drindet e receüer ér sacrement-cé ?

*R.* En eil person, Jesus bun Salver.

D. A her receüein e rer hervé me hu Doué, pé hervé me hu dein ?

*R.* Her receüein e rer hervé me hu Doué, ha hervé me hu dein ensemble.

D. Er ré e gommunie guet un bostie bihan, el er boble, a y e receue quement el er veleau e communie guet un hostie hras ?

*R.* Ya, e p'en du Jesus-Christ entierement én un hostie bihan, quer cloua el én un bostie hras.

D. Er ré e gommunie guet un hanter, pé guet un tammic diaurroh hoah ag en hostie, a y e recen qnement el er ré e gommunie guet en hostie entiere ?

*R.* Ye ; a p'en du hun Salver entierement edan peh peh ag en hostie, goudé me vé torret, quer cloua el én hostie entiere, quent het torret.

D. Penaus e hel hun Salver hum gavet ol ensemble é quemant e hostieu hac a behieu meme ag en hostie, a pe n'en dès meit ur horf ?

*R.* Dré ur miracle impossible de gompreuein, mæs anseignet dré er fé.

D. A pe dorre er helec en hostie én overen, pé a hænt aral, a ean dorre evé corf hun Salver ?

*R.* Nepas; ne dorre meit en apparenceu ag er bara.

D. Er simple fidelet peré ue gommuniant meit edan en apparenceu ag er bara, a y e receu quemeut el er velean, peré e communie edan en apparenceu ag er bara hac ag er guin ?

Trid. Ibidem. can. 3 et § 21. cap 3 et can. 3. *R.* Ya; a p'en du goaid hun Salver guet é gorf én hostie, quer clous el é gorf guet é oaid ér halice, ha me hu quen entier edan en apparenceu ag er hara hemp quin, el edan eu apparenceu ag er bara hac ag er guin ensemble.

D. Perac arzé e communie er velean édan en neu appareuce ?

Math. 25. 26 et 27. *R.* Eit heliet gourhemen hun Salver hac exemple en Apostolet é institution er sacrameut ag en Auter.

D. Er simple fidelet a n'hon dès evé jamæs communiet edan en apparenceu ag er guin ?

Ibid § 21. cap 2. *R.* Bon, un amzer zou bet; mæs en Ilis en dès eufin dihuennet quement-cé, a gause me prophauer goaid Jesus-Christ pehani e gouehé mar a neh ag er halice, doh her rein d'en ol ?

D. En hani e receu deu hostie ensemble én ur gommuniein, a eau a ra diue gommunion ?

*R.* Nepas ; rac ne receu hun Salver meit ur ueh hemp quin.

D. En haul e yehui de reçeu dré ziue neh disferent a ne rehai quet diue gommunion ?

R. Bou; rac me receuehai hun Salver dré ziue neh.

D. A permettet u communiein estroh eit ur neh ên dé ?

R. Nepas; dihuennet u doh er hoble communiein diue neh, el me hu doh er velean laret diue overen hemp ur bermission speciale.

D. Peli dispositionneu e zou necessaire eit communiein ? N.o 6.

R. Bet zou ré eit er horf, ha ré aral eit en inean.

D. Peré u dispositionneu er horf ?

R. Er guetan u, bet ar yeun a oudé creis nos, meit ean e veher én danger a varue; en eil tostat d'en daul Vasque guet respet ha modestie.

D. Pine en dès commandet bet ar yeun eit communiein ?

R. En Ilis, dré inspiration er Speret santel.

D. Perac en hé dès bi commandet quement-cé ?

R. Eit inourein davantage er sacrement ag en Auter, ha discoein e teli bet goult er galon a hehet, el er horf a vouit, a p'en d'er de gommuniein.

D. E petra e consiste en yeun e gommande en Ilis eit communiein ?

R. Consistein e ra é chom hemp daibrein nac yvet en distirrau tra, a oudé creis nos bet er moment me communier.

D. En hani en devehai devalet ur vrehuner pe bara, ur lommic deur, pé ne vern petra eral, hemp chongeal, pé meme en dr espet dehou, e ne ellehai quet communiein arlerh ?

*R.* Naren ; rac ne vehai quet parfaitement ar yeun, ér fæçon me houlen en Ilis.

D. En hani en devehai lonquet un huebeden, ur guelionen, pé ur grenennic sable benac, a can ellehai communiein ?

*R.* Ya ; quement-cé ne ell quat parrat, a pe n'en du nac ur bouit nac un yvage.

D. En hani en devehai quemeret yvage én é veg, pe mastiquet ur houit benac, a can e ellehai communiein arlerh ?

*R.* Ya ; meit me vou sur a hen dout scopet én cource, ha n'hen devou lonquet nitra.

D. A ne eller quet evé lonquein er scopitel quent communiein ?

*R.* Bou ; rac quement-cé ne ell quet het sellet el ur bouit na yvage : jeaugein e ra naouah acopein, a guement me hum aviser, er peh e zeval ag er pen, pé e za ag er galon.

D. E petra e consiste er respet ha modestie guet peré e telier tostat d'en daul Vasque ?

*R.* Consisteio e ra é vet habillet jaugeable, peh unan hervé é gondition, hac en hum zerhel guet er hrassan respet a tré ver é communiein, quer clous el quent ha goudé. D.

D. A ur pehet bras u manquein d'er respet ha modestie-zé ?

*R.* Ye, quement-cé e zou goher bihannoh atat a daul en Eutru-Doué eit a bani en dut.

D. Peré u dispositionnen en inean ? N.o 7.

*R.* Er buretet a gonscianee hac en devotion a galon.

D. E petre e consiste ar huretet a gonsciance ?

*R.* E ret pur ha net e beb sorte pehet maruel d'er bihannan, de laret u, én stat a græce Doué.

D. En hani n'en devehai ar é gonsciance meit ur pehet maruel hemp qnin ne gredehai quet co-veasat, a ne ellehai quet communien eit,parat doh meh, en ur ober un acte e gontrition a é bossible ?

*R.* Naren, n'en du permettet, eit tra ar en doar, laquat Jesus-Christ ér galon, hemp hen dout scarhet peb pehet maruel a nehi dré er govezion. Trid. S. 13. cap. 21.

D. En hani e zou miserable assés eit communiein én stat e behet maruel, a ean e receu veritablement hon Salver ?

*R.* Ya; mæs ar é velhenr he danation, el Judas.

D. Ur pehet bras n arzé communiein én stat a bebet maruel ?

*R.* Ya; quement-cé e zou trahiasein Jesus-Christ dré ur boqua, gober gouab e é garanté, ha meritein ol é vengeance.

D. Penaus e hanuer er bommunioneu e rer én stat a behet maruel ? 10

*R.* Hou hanuein e rer communionnen sacrilege, dré me heint ur brofanation horrible a gorf hac a ouait Jesus-Christ.

D. Penaus é punisse en Eutrn-Doné er sorte communionnee-zé ?

*R.* Dré valedictionneu eabus ér het man, ha tourmenteu horrible ér bet aral.

D. Peré u er maledictionneu ag er het man ?

1 Cor. 11. 30. *R.* Er hleinvedeu, marueu subite ha malhenrieu a beb mode, guet en dalledigueah a speret hac en obstination a galon.

D. Peré u en tourmenten ag er het aral ?

*R.* Er separation doh Doué, hac un eternité a arrage én Ihuern.

D. E petra e consiste en devotion a galon necessaire eit gober ur gommunion vat ?

*R.* Consistein e ra ér sentimenteu grédus a fé, a esperance, a garanté, a humilité, a gonfiance hac a hirreah d'hum jointein doh Jesus-Christ.

D. Penaus e heller hen dout er sentimenteu-zé ?

*R.* Doh hou goulen humblement guet Doué, hac é hober er peh e eller eit hou meritein.

D. A ne ell quet er gommunion bet mat hemp ne senteher consolation, douster ha tiuirdet ?

*R.* Bou ; assés u hen dout en desir sincere de bligein de Jesus-Christ, guet ur resolution ferme d'oher volanté Doué é peb tra.

D. Petra e zelier chougeal ag er ré ne laquant quet poen d'hum brepareîn hac e ra dré guement-cé communionneu peré n'en deint na tuem na yen? N.° 8.

*R.* En dut cé ne hanâuant quet donezon Doué, manquein e rant a respet d'er sacrement ag en Auter, ha hon hommunionneu mingle e hou hondui a nebedigueu d'er gommunion sacrilege. Joan 4. 10.

D. Peguement amzer e zelier laquat d'hum brepareîn d'er gommunion ?

*R.* Ol hubé mab dein ne vehai quet rei eit quement-cé; mæs ret u d'er bihannan hum brepareîn ag er moment me saüer ha gober a galon en acteu quent tostat.

D. Pêh acteu e zelier principalement gober queînt tostat ?

*R.* En acteu a fé, a humilité, a gonfiance, a garanté, hac a zesir.

D. Peguement amzer e zelier laquat d'ober en acteu-zé ?

*R.* Un hanter ær, mar gueller, pé ur hart ær d'er bihannan.

D. Penaus e telier hum bresentein ha hum zerhel doh en daul vasque ?

*R.* Guet er respet brassan hac er garanté tinirran.

D. Penaus e telier receu en hostie ?

*R.* En ur saüein modestement er pen, hac en ur avancein un nebedic en tayet eit er hemer, guet

eun ne douchehai doh en dent, pé ne staguehai doh er stang.

D. A n'en du quet mat hen derhel ér heg pellan me heller, dré respet, quent hen deval ?

*R.* Naren, guet eun ne vehai consommet quent arriue ér galon, ha ne gommunieher quet veritablement dré er respet diavis-cé ?

D. Penaus e telier hum zerhel ér moment me receuer ha me tevaler en hostia ?

Gal. 2. 20. *R.* El un dein transportet én ean ha transformet én Jesus-Christ.

D. Petra e zeliar goher arlerh er gommunion ?

*R.* Señel én admiration doh en daul vasque, hac onet e costé én Ilis, de ober acteu e drugaré, a offrande hac a oulen.

D. A betra e teliamp-ni trugarecat hun Salver ér moment-cé ?

*R.* Ag er vat e ra demp hemp cesse, hac en dès groeit specialement ér gommunion.

D. Petra e zeliamp-ni offrein d'hun Salver ?

*R.* Hun horf guet hun inean, ha hum gonsacrein tout dehou, el me hen dès hum reit tout demp.

D. Petra e zeliamp-ni goulen guetou ?

*R.* Er græce de hrofitein a hun hommunion ha de gârein Doué mui ha mui bet er marue.

D. Peguement amzer e zelier implé én acteu-zé ?

*R.* Quement el e zou recommandet ér ré quent er gommunion.

D. Petra e zelier chongeal ag er ré ne rant quet en acteu-zé, hac e gommunie en ur antrein quasi én Ilis, pé e ya ér mez ur moment arlerh ?

*R.* En dut-cé e zisco reh ne onyant quet petra u communiein, y e scandalize en ol, hac e outrage Jesus-Christ doh é dsul meme.

D. A permettet u scopein, pé daihrein aben arlerh er gommunion ?

*R.* Nepas, jaugein e ra gortoz ardro ur hart ær, dré respet eit er sacrement-cé.

D. Guet peh dispositionneu e telier communiein a pe ver clan ?

*R.* Guet er meme dispositionneu el a pe ver yah, meit ma ver dispenset a hum zorhel ar yeun a pe ver én danger a varue.

D. En hostie e gasser d'er ré glan a hi e zou er meme tra guet en hani e rer d'er ré yah én Ilis hac en hani e zouguer d'er procession d'er Sacrement ?

*R.* Ya; hemp difference er het, a pen du er meme Jesus-Christ corf, goaid, inean ha divinité.

D. Peh sorte respet e zelier d'en hostie-zé ? N° 9.

*R.* Er respet brassan tout, quer clous el d'er ral, de laret u en adoration, a pen du Jesus-Christ veritablement én hai ol. Trident. S. 13 can. 6.

D. Penaus e telier receu Jesus-Christ én tier a p'hen douguer d'er ré glan ?

*R.* Guet ol er respet hac onestis me ver capable hac e jauge doh Roué en ean hac en doar.

D. Petra e zelie gober er ré e hum gave ar en hænt pé ar en dro, a pe basse?

*R.* Y e zelie arrest ha hum laquat ar en deulein d'en adorein.

D. Petra e zelier gober a pe sonne er hloh de gasse er Sacrement?

*R.* Jaugein e ro onet prómpt d'en Ilis eit hen adorein ha receu er venediction.

D. A mat u hélie er Sacrement e p'heu douguer d'er ré glan?

*R.* Ya; nitra jaugeaploh, hac en Ilis e accorde meme indulgencen eit quement-cé.

N.° 10. D. A un dra vat u communiein liés?

*R.* Ya; sal liessoh sal guel, meit m'her greher herpet guet en dispositioneu requis.

D. Doh piue e taliar hum adressein eit gout peh quer liés communiein?

*R.* Doh ur hovezour habil hac aviset, ha tremein dré er peh e gommandou.

D. Peh avantageu a caver é communiein liés?

*R.* Avantageu a beh mode, ha græceu speciale eit dibnen doh peh sorte pehet, ha pratiquein en ol vertuieu.

D. Ol er ré e gommunie liés a y e receu quement a græceu unan el en aral?

*R.* Nepas; peb unan e receu a proportion d'en dispositionen vat ha d'en duemder a galon guet pehani e tosta.

D. Er ré ne sentant quet en duemder-zé a galon ne zeliant quet arzé communiein liès ?

*R.* Quement-cé ne zelie quet mitet, meit me reint hou fossible eit bùein mat ha hum zisposein, rac, er sentimenteu tinir e vé refuset liès d'er ré parfaitan, eit hou éprouvein ha hou derbel én humilité.

D. Peh quer liès environ e telie peb-unan communiein ?

*R.* Er ré e zou veritablement distague doh peb pehet marnel, dust me couéhant ur uébié henac dré fragilité, e ell communiein peb mis, hac er ré e zou distague doh er pehet veniel meme e ell communiein peb puemzec dé, peb eih dé, ha guehavé liessoh, hervé er boén e laquant de avencein ér berfection.

D. Doh peh merche e eller hanàuet surran e veriter communiein liès ?

*R.* Dré er profit e denner eg er gommunion, ha dré er changement e hum hroa én aivreu quer clous el ér galon.

D. Er ré nen dès quet en tu pé en amzer de gommuniein liès én effet, a ne ellant quet hum zigol e guement-cé én ur fæçon benac aral ? N.° 11.

*R.* Bou; dré er *gommunion spirituele.*

Trid. S. 13. cap. 8. D. Petra n er gommunion spirituele ?

*R.* Un hirreah ha desir gredus de receu bun Salver.

D. Penaus e ouyamp-ni e heller bum zigol dré én desir-zé ?

*R.* Rac el me veritamp malediction en Eutru-Doné dré en desirieu fal, é veritamp evé é venediction dré en desirieu mat, ba surtout dré unan quer santel el henneh.

D. Peh quer liès e heller gober er gommunion spirituele ?

Ibidem. *R.* Quer liès guéh el me cârer; mæs ahoel ur uéh peh dé, meit me veher ér stat a græce.

Imit. Chr. l. 4. c. 4. n. 6 et 7. D. De beb course e jauge guellan gober er gommunion-zé ?

*R.* De vitin a pe assister én overen, pé a pe uéler rein er gommunion.

D. A ne eller goher er gommunion-zé meit én ilis ?

*R.* Bou, ellein e rer hé gober ne vern men, a pe ne gonsiste meit én un desir ag er galon.

D. Penaus e telier gober er gommunion spirituele-zé ?

*R.* Ret u hum den ur moment a costé, pé ahoel éo dianharh ag er galon, eit chongeal én Jesus-Christ, ba hum joentein dob-t-hou a zesir, el pe veher doh er receu.

N.° 12. D. A libre n de hep crechein, a pe za d'ur certain oait, gober é guetan communion a neb ou é bunan ?

*R.* Nepas, háni ne ell hé gober bemp bet examinet

ha receüet guet é Berson prope, pé unan henac a é herh.

D. De heh osit e telier goher er guetan communion?

*R.* D'en oait a dizec, pé puarzec vlai ordinæremeut, meit me veher poset mat, ha me ouyeher er hatechim el me faute.

D. Penaus e telier hum hreparein d'er guetan communion ?

*R.* Dré ur retraite spirituel a dri pé puar dé, a guement me heller, dré ur govezion general, ha dré er sentimenteu tinerran a garanté.

D. Perac e telier hum breparein guet quement a sourci d'er gommunion-zé ?

*R.* Rac me hu ur vammen a vonheur, a pen du groeit mat, hac ur vammen a valheur, a pe nen du quet groeit mat.

D. Er vugalé a ne zeliant hum hreparein d'hou hetan communion meit a pen du arriue en termein d'hé gober ?

*R.* Bou ; y e zelie hum breparein a ziahel quent, ha hou zut e zelie hou avertissein liès de chongeal én hi, eit hi-uein parfaitoh.

D. Penaus e telier passein en dé bras ag er guetan communion ?

*R.* Delien e ver her passein én entier doh hum breparein d'un action quer aantel hac é trugarecat en Eutru-Doué ag ur bonheur quer bras.

D. A n'en du quet mat chongeal liès arlerh én dé eurus ag er guetan communion ?

*R.* Bon ; ret u chongeal liès én hou, el éu dé eurussan ag er vuhé arlerh er Vadient, eit het caranteüssoh doh Doué ha fidelloh d'é lezen.

N.o 13. D. De betra e ver obliget arlerh er guetan communion ?

*R.* De gârein davantage en Eutru-Doué, de dostat liessoh d'er sacrementeu, de assisteiu én officeu, én instructioneu, de hellat doh er fal occasioneu ha de gondui é peh tra ur vuhé parfait.

D. Doh piue e telie er vugalé quemeret scuer eit dont de ben a guemant-cé ?

*R.* Doh exempleu er Sænt ha tut parfait arsl, mæs surtout doh haui hun Salver Jesus-Christ én amzer me hoai croaidur.

D. Petra e ré hun Salver éu amzer me hoai croaidur ?

*R.* Tri zra principal e zelie chervige demp d'instruction.

D. Pehaoi u er hetan tra ?

Luc 2, 51. *R.* Jesus-Christ e aboissé é peb tra de sant Joseb ha d'er Urhiès, eit disquein er vugalé da vet aboissaut d'hou zat ha d'hou mam.

D. Pehaui u en eil tra ?

Luc 2, 42. *R.* Jesus-Christ e yé d'en temple d'eu dieu gouil miret, hac e assisté ino guet respet ha devotion

én officeu, sacrificeu hac instrnetionneu, eit disqueiu er vugalé de vet devot én Ilis ha sartout durant en overen.

D. Pehani u en drivet tra ?

*R.* Hon Salver, a veanre me creaqué én onait, e gresqué evé én habiltet hac én græce dirac Doné ha dirac en dut, eit disqueiu er vugalé dé vet sourcius ag er meme tra. Luc. 2. 52

D. Petra e eller chongeal ag en vugalé n'en deint quet parfaitoh na devottoh arlerh hou hetan communion ?

*R.* Y e ra leh de gredein e mant bugalé hemp lezen ha n'hou dés quet groeit mat hou hetan communion.

D. Petra e zelier laret ag en dut e ra goal exemple d'er vugalé arlerh hou hetan communion hac a hou dougue d'en droug el me avançant én ouait ?

*R.* En dut-cé e zon apostolet Satan, hoceu er grecheneah, multrerion d'hou berder, hac a zacorou compte, ineau aveit incan, ag er vugalé-zé. Math. 18. 6

D. Peh obligation en dés en tadeu ha mammeu, mistre ha mæstrezet é quaver er vugalé arlerh hou hetan communion ?

*R.* Un obligation ponnerroh eit jamæs de vet sourcius a nehai ha d'hou fellat doh peb danger, guet eun ne gollehent hou innocence a retourn ha ne gouéhehent donnoh eit jamæs én lacen en diaul.

D. Perac e recommandet hui qnement hen doue aourci ag er vugalé arlerh hou hetan communion ?

*R.* Rac ne fautchai quasi meit qnement-cé eit changein er bet ha purifiein er grecheneah e hé desordren.

*Sellet, eit en overen, eil gourhemen en Ilis, p. 172*

## ER BENIGEN.

N.º 1. D. PEtra u er sacrement e Beoigen ?

*R.* Ur sacrement dré behani en hun bé pardon ha remission ag er peheden commettet goudé er vadient.

D. Perac e laret hui *ag er pehadeu commettet goudé er vadient ?*

*R.* Rac er pehedeu commettet quent er vadient, (a pe receüer er sacrement-cé goudé en onait a ræson), ne ellant het pardonnet meit dré er vadient meme, quer cloua el er pehet originel.

Con. Tri. § 14, c. 1.

D. Pegourz e ma bet instituet er sacremant a henigen ?

*R.* Én amzer e hum bassas etré resurrection hac ascension hun Salver, a pe laras er guirien-man d'é Apostolet : « Receüet er Speret santel; ol er » pehedeu e bardonnehet e vou pardonnet, hac ol

Ibidem.

Joan. 20, 23.

» er pebedeu ne bardonnehet quet, ne veint quet
» evé pardonnet. »

D. A ne ouai quet necessaire er benigen quent en termein-zé ?

*R.* Bou ; rac jamæs nen dèa bet a bardon bemp- Trid. Ibid.
d-hi, mæs ne ouai quet ur sacrement quent Jesus-Christ.

D. Pet tra e zou necessaire eit recen el me telier N.o
er sacrement a Benigen ? 2.

*R.* Puemp zra : en examen a gonsciance, er gontrition, er ferme propos, er govezion hac er satisfaction.

D. Petra u en examen a gonsciance ?

*R.* Un inclasque perhueh e ra un den a bé ol behedeu.

D. Pet sorte examen a gonsciance e zou ?

*R.* Deu sorte : en examen pamdiec, hac en hani e zelier gober quent er govezion.

D. Petra u en examen pamdiec ?

*R.* Un examen e jauge gober peb nos ar er pebedeu commettet durand en dé.

D. Dé betra e chervige en examen-zé ?

*R.* De zerhel mab-dein humploh dirac Doné, sourciaploh e é salvedigueah, ha disposettob d'ober en examen quent er govezion.

D. Petra u en examen quent er govezion ?

*R.* Un inclasque perhueh a ol er peheden commettet a oudé en devehan covezion yst.

D. Perac e laret-hui : *a oudé en devehan covezion vat*, ha nepas hemp quin, *a oudé en devehan covezion ?*

*R.* Rac me n'en du het mat er govezion devehan, é ma necessaire retourn ardran, het que ne gaveher unan groeit mat.

D. A y u zo requis covessat a retorn ol er pehedeu laret ér fal govezioneu-zé ?

*R.* Ya, me n'en dès quet hou covezour chonge a nehai, pé mar changet covezour eit gober er goveziou extraordinær zé.

D. Ar hetra e telier hum examinein ?

*R.* Ar gourhemeneu Doué ha ré en Ilis, ar er seih pehet capital, ar en obligationneu peh-unan a é stat, hac ar en occasionneu a behet communan.

D. Penaus e telier hum guemeret eit hum examinein mat ?

*R.* Ret u hum den a costé, goulen sclerder guet Doué, ha lahourat a guement me heller eit hou dont chonge ag er pehedeu.

D. Peguehet amzer e zelier laquat d'hum examinein ?

*R.* Mui pé bihannoh hervé memoire peh-hani, hervé en amzer ne ver bet é covessat, hervé er boén e laquer hamdé d'hum examinein, ha hervé en occasionneu é peré en hum gaver.

D. Er pehedeu a heré ne za quet chonge d'un deiz én é examen, a y e vé pardonnet dré en assolven, quer cloos el er ral ?

*R.* Ya, meit m'hen devou quemeret poén ha laqueit un amzer ræsonnable d'hum examinein. Trid. Ibid.

D. Petra e zelier gober én fæt ag er pehedeu ancoheit, a pe za chonge a nehai ?

*R.* Ret u hou hovessat quentoh quent.

D. Da hetra hou hovessat, a pen dint pardonnet?

*R.* Eit recen er benigen hac en aviseu necessaire hervé me hn commandet.

D. Doh petra e telier evehat én examen a gonscianee?

*R.* Ret u evehat a dremein rai acan dré zissourciance, hac a zerhel rai bel dré scrupule.

D. Petra u er gontrition. N.º 3.

*R.* Ur hé ag er galon hae nr haz doh er pehedeu commettet, gnet ur volanté ferm ne offanceher moi en Entrn-Doné.

D. Peh sorte contrition a hi e zon asés eit bet pardonnet ag er pehedeu ?

*R.* Nepas, ret u cavet ur gontrition aurnatnrele.

D. Perac ?

*R.* Rac ur gontrition naturele n'en du quet capable de reparein en droug surnaturele e ra demp er pehet.

D. Petra u er gontrition *naturele ?*

*R.* Un anquin diazéet ar sentimenteu ha ræsonnien naturele, el me hu er méh, en droug, pé en dommage e za ag er pehet, hemp sellet doh en offance e ra de Zoné.

D. Petra u er gontrition *surnaturele?*

*R.* Ur glahar aberh Doué, ha diazéet ar ræsonn iru surnaturele, el me hu madeleah Doué hac ea ontrage e ra er pehet dehou.

D. Pet sorte contrition *surnaturele* e zou ?

*R.* Den sorte ; unan e hanuer *parfaut*, hac en aral e hanuer *imparfaût*, pé *attrition.*

D. Penaus e tifforher en diue gontrition-zé en eil doh églilé ?

*R.* Dré er sentimenteu different e hum gave én hei.

D. Peh sentimenteu e hum gave ér gontrition parfait ?

*R.* Sentimenteu ur hroidurtinirpehani a pe vanque ne selle quet doh er hunition e verite, mæs hemp quin doh en displigeadur en dés groeit d'é dat.

D. Peh sentimenteu e hum gave ér gontrition imparfait ?

*R.* Sentimanten ur servitour fidele pehani e hum afflige a pé vanque, nepas hemp quin e gause d'en offense e ra d'é vestre, mæs evé a gause d'er hunition e verite.

D. Peh sorte contrition en dés en hani ne sel meit doh er hunition.

*R.* Contrition un eslcave, ur gontrition naturele, pehani ne chervige de guet.

D. Pehani u en excellentan ag en diue gontrition surnaturele ?

*R.* Er gontrition parfait, ha dré guement-cé é teliamp perpet gober hun possible eit hen dont hi.

*D.* Dré betra e ma hi en excellentan ?

R. Dré me pardonne er pehedeu a nehi hé hunan guet en desir ag en assolven, ha dré me repare parfaitement er scieu en devehai goellet hum gavet én assolven hac ér Vadient meme.

D. Er gontrition imparfait e ne ell quet evé goher er meme tra ?

*R.* Naren, ne ell pardonnein er pehet meit guet en assolven.

D. A ne eller quet bet pardonnet dré en assolven hemp cootrition er bet ?

*R.* Naren, impossible n hen dout jemæs pardon hemp er gontrition parfait pé imparfait.

D. A necessaire n evé er gontrition d'er ré nen dés meit pehedeu veniel de govessat ?

*R.* Ya, mar vennant recen en assolven, ha hempd-hi e rant ur sacrilege doh hé receu.

D. Petra e zelier arzé gober eit parrat doh er mal-heur-zé ?

*R.* Hom bassein goet er venediction, pé quentoh covessat ur pehet benac marvel ag er vuhé passet eit bet surroh ag er gontrition.

D. Petra zou necessaire eit me hellou er gontrition imparfait pardonnein er peheden guet en assolven ?

*R.* Ret n, estroh eit er meh ag er pehet, pé en dougeance a boénieu en ihuern, me forbannou Trid S. 14 cap. 4 Declar. Cler. gall.

ag er galon er volanté de beheín, ha me hune gavou gueti ur hommencement a garanté d'er Doué, el mammen ag en ol santeleah.

N.° 4. D. Pet condition e zelie hen dout er guir gontrition?

*R.* Pedair; ret u me, vou *interior, surnaturele, souveraine* ha *generale.*

D. Petra e signifie er guetan condition, *interior?*

*R.* Signifiein e ra é telie donnet veritablement er glahar ag er galon, el me hu doit er pehet.

D. Petra e signifie en eil condition, *surnaturele?*

*R.* Signifiein e ra e telie donnet er gontrition aberh Doué, hac é ma requis bet fachet ag er pehet a gause dehou.

D. Petra e signifie er dairvet condition, *souveraine?*

*R.* Signifiein e ra e telier hen dout mui a glahar ag er pehet eit ag en ol drougueu aral.

D. Er ré e ouile en ur gol en ami pé hon argant, ha ne ouilant quet en ur gol Doué dré er pehet, n'en dés quet enné arzé ur veritable contrition?

*R.* Quement-cé ne vire quet, rac er gontrition ne gonsiste quet quement én dinirdet ha daren el ér resolution ferme de veruel quentoh eit retourn d'er pehet.

D. Petra e signifie er bedairvet condition, *generale?*

*R.* Signifiein e ra e telier hen dout contrition, d'er bihannan ag en ol beheden maruel.

N.° 5. D. Petra e zeliamp-ni gober eit hen dout ur guir gontrition?

*R.* Ret u hé goulen humblement guet Doué, hac eit hé secour de zisquen én hun halon, chongeal a barfait én infsmité a hun pehedeu, én displijadur e rant de Zoué, én outrage e rant de Jesus-Christ hac én dommage e rant dempni meme.

D. A ne zelier labourat d'hen dont er gontrition, meit ér moment me her de receu en assolven ?

*R.* Bou, ret u chongeal é quement-cé quent er govezion meme, ha gober liès en acte a nehi eit me antrou ér galon.

D. Pegourz e telier specialement goher en acte a gontrition ?

*R.* Er moment me her de receu en assolven.

E. Penaus e telier gober en acte a gontrition ?

*R.* Ret u her gober a veg hac a galon ol ensemble.

D. Perac n'en du assès her gober a veg, pé ahoel a galon hemp quim ?

*R.* Rac ne vehai meit fanssonie, pé ne rehai meit en hanter ag er peh e zon commandet.

D. A ne zelier gober en acte a gontrition meit e pen der de govessat ?

*R.* Bon, nn dra vat u her gober liès, ha drès peb tra quenteh el me coucher ér pehet maruel.

D. Perac e ma mat gober en acte a gontrition quenteh el me couéher ér pehet maruel ?

*R.* Eit distague aben er galon doh-t-hou, hac

arrest coler en Eutru Doué, en atterdant ho elleber covessat.

D. É péb fæçon e telier gober en acte a gontrition?

*R.* Ellein e rer her gober én ur lot cair a fæçonnien; mæs chetu aman unan simple, reh bs berre: « Pardon, men Doué, dré verlteu Jesus-Christ, « me mès qué ha glabar vras ben dout bou s'offansat, rac me hoh un Doué infiniment mat, infi- « niment digne de vet càret, ha rac me tisplige er « pehet dob: me mès ur volanté ferme, dré hou « græce, d'ober penigen ha de verhuel mil guéb, « quentob eit bou s'offansein mui jamæs maruele- « ment. »

N.o 6. D. Petra u er ferme propos necessaire eit gober ur govezion vat?

*R.* Ur guir ha ferme resolution ne offenceher mui en Eutru-Doué.

D. A necessaire u absolument er ferme propos?

*R.* Ya; hemp dou n'en dès quet a gontrition nac a bardon.

D. Doh petra e hell un dein hanànet en ben dès ur ferme propos?

*R.* Doh er boén e laqua de chengein a vuhé, doh er gourage en dès dober penigen, ha doh er sourci e quemer de bellat doh en occasionnen a behet.

D. Perac e telier pellat doh en occasionnen a behet?

*R.* Rac me hu impossible hum goaranteiu ag er pehet hemp pellat doh t-hai, a pe lare er Speret santél penaua *en hani a gâr en danger e hum gollou én hou.* Eccl. 3. 27.

D. Petra e zelier arzé laret ag er ré e chom én occasionneu-zé, dust de ol er peh e lar hon honsciance ha hon hovezour dehai ?

*R.* Ret, n laret en hum abusant y meme, hac e mant aur a gouehel abret pé devehat, dust de ol er peh e grattant.

D. Doh peh sorte occasionnen e telier pellat ?

*R.* Doh en ol, a guemment me hu possihle, mæa surtout doh en occasionneu tostan.

D. Petra e entender dré en occasionnen tostan ?

*R.* Er ré e zougus d'er pehet én ur fæçon toatoh ha nerhusaoh, el me hu compagnoneah ur libartin pé ur libertinès.

D. Pet sorte occasion tostan e zou ?

*R.* Den sorta, en occasionneu general hac er ré particulier.

D. Peré u en occasionneu general ?

*R.* Er ré e zong generalement en ol d'er pehet, el me hu en hantiss a dut yoanq dehauchet pé diharfait.

D. Peré u en occasionneu particulier ?

*R.* Er ré ne zougant d'er pehet meit mar a hani hac é mar a occasion, el me hu en davarn hac er chervadeu.

D. Petra e zelier gober a p'en du impossible pellat doh en occasion tostan, el me hu er broaidur é ti é dut ?

*R.* Ret u evehat ha pedein continuellement eit hen dout secour guet Doué, ha tostat liés d'er sacrementeu.

D. Petra e zelier chongeal ag er ré e goueh a retourn quasi ahen arlerh hou hovezion.

*R.* Leh e zou *ordinærement* de gredein n'hou dès quet het a ferme propos.

D. Perac e laret'hui *ordinærement* ha ne pas *perpet?*

*R.* Rac er ré ferman ha sautellan e ell manquein mar a ueh, dré ur sompren pé én un tentation benac extraordinære, el me arrivas guet David ha sant Pierre.

N.° D. Petra u er govezion ?

7. *R.* Un accusation e ra peb unan e é hehedeu prope d'ur helec approuvet, én intention a hen dout en assolven a uehai.

Trident. Ses. 14. cap. 6.

D. A ne eller covessaat meit guet er velean ?

*R.* Naren; rac ne dès meit-hai en dès er houvoir aherh Doué de hardonnein er pehedeu.

D. Ol er velean a y ou dès er bouvoir-zé ?

*R.* Nepas, n'eu dès meit er ré approuvet; er ral ne ellant rein en assolven meit én article ag er marue a pe ne gaver quet ré approuvet.

D. Perac e laret hui e ma er govezion, *un accusation e ra peb unan ?*

R. Rac peb bani e zou obliget d'hum accusein ean meme a veg, en ur gonze doh é bovezour, a guement me hel.

D. Perac e laret bui e ma er govezion *un accusation e ra peb unan a é behedeu prope ?*

R. Eit discoein e ma dihuennet couze a beheden er ral éu covesion, ha gober meme hou suspe- deiñ, meit a ean vehai absolument necessaire eit hum accuseiu pé goulen conseil.

D. Peb conditionneu e zelie hen dout er govezion? N.o 8.

R. Tair; ret u me vou humble, sincere hac entiere.

D. Petra e signifie er guir *humble ?*

R. Signifiein e ra e telier hum accusein guet hu- milité, el ur briminel doh treit é juge.

D. Penaus e telier discoein en humilité er govezion?

R. Dré er fæçon d'hum bresentein ha d'hum zer- hel, dré er honzau hac ol er gomportement.

D. Petra e signifie er guir *sincere ?*

R. Signifiein e ra e telier hum accusein reh ha splau, hemp clah distro er bet, hemp degui- seiu, bihannat na cresquein er pehedeu.

D. Perac ne eller cresquein er peheden én cove- zion ahoel dré humilité ?

R. Rac quement-cé e vehai un humilité diavis hac ur gueu pehani nen du jamæs permettet.

D. Petra e signifie er guir *entiere ?*

Ibidem, cap. 5. *R.* Signifiein e ra e telier hum aceusein d'é bihannan ag en ol behedeu marnel a beré en hum gaver eablus goudé hen dout hum examinet mat.

D. A obliget e ver evé de govessat er pehedeu marnel dontus ?

*R.* Ya ; ret u absolument hou hovessat el un dra doutus, hervé me hou hanàuer.

D. Hac er ré ne eller quet difforh e ý e zon maruel pé veniel ?

*R.* Ret u hou hovessat el me hon hanàuer, ha lansquein guet Doué ha guet er hovezonr er gargue a hou difforh.

D. A necessaire u evé expliquein er circonstanceu ag er pehet ?

Ibid. *R.* Ya ; mar eresquant hras er pehet, el me hu laireah un dein penr, pé mar changeant en espece a nehou, el me hu goher treu lous guet quærent.

D. Peh drougne e ra er ré e nah ur pehet marnel benae, pé mar e circonstance necessaire de expliquein ?

Ibid. *R.* Profanein e rent er sacrement e Benigen, ne receuant quet er pardon ag er pehedeu meme ou dès eovesseit, ha malediction Doué e goueh ar nehai, el me prononce er belec en assolveu.

D. Perac ne receuant y ahoel er pardon ag er pehedeu ou dès covesseit.

*R.* Rac

*R.* Rac er pehet maruel ne ell bet scarhet ag er galon meit dré garanté Doné, hac er garanté-zé ne all quet cutrein é leh me chom en disteren pehet maruel.

D. Petra e erriue ordinærement guet er ré a hum laqua de nahein én covezion ?

*R.* Couchein e rant én pehedeu brassoh pé bras, er-meli ha dougeance e greque bamdé, y e zastume sacrilege ar sacrilege, hac y e varue quasi perpet ér stat malhurus-cé.

D. A necessaire u evé covessat er pehedeu veniel ?

*R.* Nepas ; rac me ellant absolument bet pardonnet dré voyanteu eral ; profitaploh ha sarroh u naoush, ar lot ceir, hou hovessat. Ibid.

D. Dré beh moyanteu a hel bet pardounet er pehedeu veniel, hemp hou hovesset ?

*R.* Dré er pratiqueu santel hac en aivren mat, el me hu er bedeu, er yeun hac en elezon, harvé me hu bet deja laret, meit me hum gavou guethaï er gontrition ahoel imparfait. Page 80.

D. A mat u covessat liès ? N.° 9.

*R.* Ya ; nitra guel eit feaheie er goal inclinationneu hac avanceiu én caranté Doné.

D. Perac erzé e rer mar a neh quament a brésel d'er ré e govessa liès ?

*R.* Rac en diaul en dès cas doh en devotion, ha poussein e ra er ré fal inep d'er ré vat, eit hou miret e chervige Doué.

D. Pet sorte covezion e zou ?

*R.* Tri sorte, er govezion *ordinære*, er govezion *extraordinære*, hac er govezion *generale*.

D. Petra u er govezion *ordinære* ?

*R.* En hani e rer a oudé en devehan guch me ver bet é covessat.

D. Petra u er govezion *extraordinære* ?

*R.* Ur revue pé reparation ag er hovezionneu a oudé ur certain amzer.

D. Petra u er govezion *generale* ?

*R.* Ur govezion a ol er vuhé.

D. De biue e ma necessaire er govezion *extraordinære*?

*R.* D'er ré nen dès quet groeit covezionneu vat a oudé ur certain amzer.

D. De biue e ma necessaire er govezion *generale* ?

*R.* D'er ré n'en dès quet groeit covezion vat er bet jamæs.

D. Er govezion *extraordinære* ha *generale* a ne ellant quet gober vat mar a ueh, ha ne veher quet obliget d'hou gober ?

*R.* Bou, ur lot cair, a p'hou groer a propos hac el me faute.

D. Peh vat e rant y arzé ?

*R.* Purifieîn e rant en inean, tranquillat e rant er gonscience, cresqueîn e rant caranté Doné, ha rein e rant ur lot cair a sclerder d'er hovezour, eit condui er hentendet.

D. A mat u de beb unan gober er sorte coveziounnen-zé ?

*R.* Nepas; rac dust me heint profitable a nehai hou hunan, é rant naouah hêa droug d'en dut scrupulus pé tiner a ben.

D. Doh pine e telier hum adressein eit gout pegonrz e ma mat gober er sorte coveziounnen-zé ?

*R.* Doh ur hovezour aviset mat, ha tremein tranquilement dré er peh e gavou guellao.

D. Perac e veru doh peh covezour hum adressein ?

*R.* Rac me hès tut poénet ha diessoh de gondui eit er ral, hac en dès dober ag ur hovezour duéhoh hac avisettoh.

D. Penaus e telier commence er govezion ? N.o 10.

*R.* Ret u, er benneu en deulein, goher sign er groez, ha goulen humblement er venediction, én ur laret : *Ma zad spirituel, reit deign er venediction, rac pehet e mès.* Goudé e telier laret er *Gonfiteor,* pé *Me govessa doh Doué,* bet er guirieu-man, *dré me faute,* pé *meâ culpâ.*

D. Petra e zelier gober arlerh ?

*R.* Laret a beh amzer ne ver bet é covessat, ha diaclerieín er peheden rehan ha simplan me eller, hemp cheleuet doh er meh nac en dougeauce.

D. Petra e zeliér gober én ur achiue a laret er pehedeu ?

*R.* Ret u laret er guirieu-man : *og er pehedeu e*

*zan a govessat, hac a-ol er ré em behai ancoheit, me oulen pardon guet Doué, ha guenoh hui, me zad spirituel, penigen hac assolven, mar meritan.* Goudé e ma ret achiue er *Gonfiteor* a oudé *meâ culpâ*, hep cheleuet guet attention ol er peh e laron er hovezour, quer cleus el er benigen e rei.

D. Petra e zelier enfin gober én ur achiue ?

*R.* Ret u gober en acte a gontrition, guet er glahar vrassan, eit receu en assolven, ha me ne gave er hovezour a propos hé rein, e telier aboissein dehou guet humilité, bemp murmurein na disputal.

N.° D. Petra u er satisfaction ?

11. *R.* Er reparation ag en offance.

D. Peb dober e zou ag er reparation-zé arlerh me vé pardonnet er pebet ?

*R.* Rac en assolven ne zispensa quet a nebi, ha na ra meit changein er poénieu eternel deliet d'er pehet maruel, én poénieu temporel e zon ret absolument payein ér bet man pé ér bet bont

D. De biue e telier gober satisfaction ?

*R.* De Zoué ha d'en nessan.

D. Penaus a bellamp-ni gober satisfaction d'en nessan ?

*R.* En ur reparein, a guement me homp ca-

pable, ol en dommage en ær groeit debou én é inéan, én é gorf, én é inour pé én é zanné.

**D.** De betra e ma obliget er ré ne ellant quet gober er satisfaction-zé én entiere ?

*R.* Obliget eint de ober ahen cair ol er peb e ellant, ha d'hen dout ur ferma propos d'ober en achiument quenteb el me elleint.

**D.** Penaus e bellamp-ni gober satisfaction de Zoué?

*R.* Dré er poénieu differant ag er vuhé man, dré er benigen e ra er hovezour, dré en aivreu a satisfaction peré e zou er beden, er yeun, er mortification, en alezon, hac enfin dré en indulgenceu.

**D.** Penaus e telier quemeret er poénieu ag er vuhé man eit me chervigeint d'ober satisfaction ? Con. Trid. S. 14. cap.

*R.* Guet joye, mar gueller, pé abocl guet patientet, el ur moyant da hayein hun delé.

**D.** A obliget e ver d'accomplissein er benigen e ra er hovezour ? N.° 12.

*R.* Ya; ur sacrilege u receu en assolven hemp intention d'hé gober, ha pehein e rer arlerh, mui pé bihannoh, hervé er peh e vanquer e nehi.

**D.** A libre u de beb unan quemer penigenneu estroh eit en hani e ra er hovezour ?

*R.* Ya; quement-cé e zou forb vat, ha hés meme necessaire; mæs er guellan a perpet goulen avis ha permission er hovesour eit hen dout mui a verite, ha parrat doh peb-tra dievia.

Con. Tri. S. 14. cap. 8. D. Er hovezour a ne ell quet hum zispensein a rein penigen d'é benitendet ?

*R.* Naren ; a vihannoh profanein er sacrement ha rescond eit hai dirsc Doné.

Ibid. D. Peh quer bras e telie bet er henigen-zé ?

*R.* Brassoh pé hihannoh, hervé er pehedeu.

D. A heh sorte penigen e telie rein er hovezour ?

Ibid. *R.* A zeu sorte : unan a *reparation*, hac én aral a *brecaution*, hervé ma hès dober.

D. E petra e consiste er benigen a *reparation ?*

*R.* E ol er peh er gommande er hovezour eit reparein er pehet, el me hu er chapeleden, er yeunieu.

D. E petra e consiste er benigen a *brecaution ?*

*R.* E ol er peh e gommande er hovezour eit parrat doh er pehet, el me hu renoncein de var a gompagnoneah, pellat doh mar a di, pedein ha covessat liessoh.

D. Pegourz ha penaus e teher gober er henigen ?

*R.* D'er hoursa hac ér fæçon me hu merchet dré er hovezour.

D. A permettat u d'er penitendet conze e hoa fenigen hac ag er peh e hum hasse a hent aral er covezion ?

*R.* Nepas ; er peh e hum hasse ino e zelie chom

N.o ino, el un dra marne hac interret.

13. D. Petra u en indulgence ?

*R.* Er remission e accorde en Ilis ag er poénieu temporel déliet d'er pehet ?

D. Aberh pe ue en hen dès en Ilis pouvoir de rein indulgencen ?

*R.* A berh Jesus-Christ méme. Con. Tri. S. 25. cap. 1

D. Penaus e ra en Ilis indulgenceu d'er fidelet ?

*R.* En ur zigor hé zresor spirituel, hac é rein dehai permission de guemer eit payein hou delé.

D. A betra e ms composet tresor spirituel en Ilis ?

*R.* A veritéu infini hun Salver, hac a ol er peh en dès groeit er Urhiès hac er Sænt drès d'er peh e oai absolument necessaire eit hum salvein.

D. En indulgenceu a y e zispense er fidelet a oher satisfaction ?

*R.* Nepas ; ne rant meit secour payein hou delé, hemp hon dispensein a hayein y meme ol er peh e ellant.

D. Reit temp un exemple eit expliquein qnementcé.

*R.* Er havein e rer én ur prince pinhuic e zigorrehai é dresorieu d'un dein ruinet, eit payein é zelé, ar gondition de bayein a é dn guet er pehic e chom etré é zorneu.

D. Petra e zelier chongeal ag er ré n'en deint quet sonrcius a onni en indulgenceu ?

*R.* Er meme tra el ag un dein ruinet pehani ne hresehai qnet pleguein de guemer én un tresor offret dehou eit payein é zelé.

D. Petra e zou caese d'en dut de vet quer lizidant én fæt ag en indulgenceu ?

*R.* Er bihan fé, er bihan chonge e bon delé, hac er bihan dougeance a boénieu er Purgatoire.

D. Pet sorte indulgenceu e zou ?

*R.* Deu sorte, en indulgenceu *pleniere*, hac en indulgenceu *particuliere*.

D. Petra u en indulgenceu *pleniere ?*

*R.* Un indulgence capable de bayein entierement ol er poénieu deliet d'er pehet.

D. Perac e laret-bui *capable de bayein ?*

*R.* Rac bihan neh é efface én effet ol er poénieu-zé, dest d'en nerb é dès e nehi hé hunan, manque ne hé gounier guet dispositionneu parfait assez eit quement-cé.

D. En ol ne dennant quet arzé er meme profit eg en indulgenceu pleniere ?

*R.* Naren ; peb-unan e den hervé en dispositionneu guet peré en hou gounij.

D. Peré u en dispositionneu necessaire eit profitein ag en indulgenceu ?

*R.* Ur garanté veritable doh Doué, ur bas vras doh er pehet, hac un desir sincere d'ober penigeu.

D. Petra e zou ret gober eit gouni en indulgenceu ?

Clem. 12 decemb. 85. *R.* Ol er peh e vé merchet ha commandet eit peb hani a nehai, ha specialement covessat peb gueh eit er ré pleniere, meit a ean e veher ér goustume de govessat peb aih dé.

D. E peh stat e telier bet eit gouni en indulgenceu ?

R. Bet u bet libre a beb pebet marvel; de laret u, én stat a græce Doué, ér moment ahoel me accomplisser en devehan tra commandet eit hou gouni.

D. Eit piue e heller gouni indulgenceu ?

R. Pep unan eit hou hemp quin, hac aveit en inganneu ag er Purgatoire, a p'en du merchet.

D. A ean e eller gouni diue indulgence pleniere én un dé ?

R. Nepas; ne eller gouni meit unan peb dé.

D. Peré u en indulgenceu communan hac æssan de onni ? N.º 14.

R. En indulgenceu ag er Rosær, ag er Petit-Habit, ag en Angelus, guet ré en acteu a fé, a esperance hac a garanté.

D. Petra u en indulgenceu *particulier ?*

R. Indulgenceu brassoh pé hibannoh, hervé er blayen pé en dieu me vé merchet é peb-hani a nehai.

D. En indulgenceu a seih vlai, cant vlai, ha davantage, a y e vihanna poénieu er Purgatoire a guement amzer el e zou merchet én hai ?

R. Ne signifiant quet quement-cé; mæs hemp quin me pardonnant quement a boénieu el e bardonné er penigennen public a seih vlai hac a gant vlai e gommandé guéharal en Ilis eit mar a bebet scandalus.

D. Perac ne hu chervige mui en Ilis ag er sorte penigenneu-zé ?

*R.* Rac me hu bihanneit er fé ar en doar, ha n'en du quet mui queu aboissant hé bugalé el me honent gueharal.

D. Petra u en indulgence ag er Jubilé ?

*R.* Un indulgence pleniere hag generale, guet græceu aral speciale a accorde en Ilis d'er grechenneah, de dreminiéu reglet.

D. A oudé pegourz e ma commeucet er jubilé én Ilis ?

En 1300 *R.* A oudé puemp cant vlai zou, édan er Pab Boniface eihvet.

D. Peguement amzer e zou etré peb jubilé ?

*R.* De gommence e hoai het laqueit cant vlai, hac un nebedic arlerh hanter hant; mæs a oudé tri
A oudé 1475. bant vlai passet, n'en dés mui mait puemp blai ar-n'ugueént, eit me ellou en ol ber gouni, ur uéh aboel én é vuhé.

D. A ne vé jamæs er jubilé mait d'en termein reglet ?

*R.* Bon ; mar a néh, a pe vé ur Pab neué, pé én un occasion benac aral extraordinæra.



## EN NOUIEN.

D. PEtra u er sacrement a Nouien? N.o 1.

*R.* Ur sacrement instituet eit soulagement inean ha corf en dut clan.

D. Penaus e ra er sacrement-cé soulagement d'en inean? Con. Tri. s. 14 cap. 2.

*R.* En ur effacein er reste ag er pehedeu, hac er pehedeu meme, mar dès hoah ur ré henac de effacein, hac é rein assistance énep de dentationneu en diaul ha d'er sconteu ag er marue.

D. Penaus e ra ean soulagement d'er horf?

*R.* E touçat en drong ag er hlinvet, hac é taccor Ibidem. meme er yehet, mar du profitable eit gloer en Eutru-Doué ha sal.edigueah er hlan.

D. Piue e ell rein er sacrement a Nouien?

*R.* Er Velean hemp quin. Con. Tri. s. 14, can. 4, cap. 3.

D. De biue e telier rein er sacrement-cé?

*R.* D'en dut deit d'en ouait a ræson, hac e zou Ib. cap. 3 clan én danger a varne.

D. A ellein e rer rein er sacrement-cé d'er vartelodet én un tempeste, pé d'er soudardet quent ur vataille?

*R.* Nepas; rac n'en deint quet clan, dust me heint én danger a varue.

D. A n'en du quet permettet rein er sacrement-cé de ol er ré glan ?

*R.* Naren ; ne eller her rein meit d'er ré e zou én danger a varue.

D. A elleín e rer her rein d'er vugalé quent en ouait a ræson, ha d'er ré n'en dès bet jamæs a sentiment ?

*R.* Nepas ; rac el n'en deint bet jamæs én stat de behein, n'hou dès dober er het a rempde énep d'er pehet, nac a secourieu spirituel.

D. Er ré en dès bet hou sentiment ur hourz benac hac en dès ean collet, a y e zelie bet noniet ?

*R.* Ya, a gause d'er pehedeu on dès groeit én amzer me hou doai sentiment.

D. A ret u gortoz devehat ha bet én agonie, eit goulen er sacrement-man ?

*R.* Nepas ; ret u her receu abret hac én course, a guement me heller.

D. Perac e telier her receu én course ?

*R.* Guet eun a verhuel, pé a gol er sentiment quent er receu, hac eit het guel é stat d'hum breparein.

D. A ne varuer quet promptoh aziar er sacrement-cé, pé ahoel, 'a ne vé quet diessoh guellat ar é lerh ?

*R.* Naren ; ne ra meit vat d'er horf, quer cloua el d'en inean, hac ol er peh e eller laret a guement-cé n'en du meit ahmoédage ha blasphemeu tut ignorent pé hemp lezen.

D. A obliget e ver absolument de receu er sacrement-cé? Ibid. cap 3.

*R*. Ya; pehein é ra piue beuse é vanque dré é faute a her receu.

D. Peh quer liès e telier receu en Nouien?

*R*. Quer liès guéh el me hum gaver én un danger neué a varue.

D. Petra e zelier gober eit hum breparein de receu en Nouien? N.o 2.

*R*. Ret u covessat, mar beller, hac assei surtout hen dout ur gontrition parfait.

D. Perac e telier assei surtout hen dout ur gontrition parfait ér moment-cé?

*R*. Eit reparein parfaitement er scien e vehai bet ér hovezionneu hac ér Vadient meme.

D. Petra e zelie gober er hlan a tre ver é rein dehou en Nouien?

*R*. Ean e zelie choungeal guet anquin ér goal implé en dès groeit a é squendeu, ha pedein Duué d'hou furifiein quer cloua el é gouscience, dré en Nouien.

D. Petra e zelie ean gober goudé en Nouien?

*R*. Hum abandonnein entieremeent eit zorneu en Eutru-Doué, reglein é affærien, gober e destament, me n'en du deja groeit, rein é vénédiction d'é vugalé, recommandein dehai biuein mat, distague é galon doh peb-tra, ha hum zisposein d'hen dout ur marue santel. Gen. 4. 15, 27, 48 et 49. Tob. 4.

D. Petra e zelier goher eit hen dout ur marue santel ?

*R.* Ret u her goulen guet Doué dré veriteu Jesus-Christ, ha hum recommandein eit quement-cé d'er Urhiéa, de sant Joseh, patron er marue mat, d'en Ælet, d'er Sænt, ha specialement de sant Miquel arhæl, d'en Æl gardien ha d'er sant a hehani e touguer en han.

D. Petra e zeliar gober én amzer ag en agonie ?

*R.* Ret u hum recommandein de Zoué hemp cesse ; quemer liès deur beniguet eit pellat er goal aperet ; derhel er grucifie etré en dorneu, pé ar er galon, guet relegueu ha limagen devot aral ; goher acteu a fé, a esperance, a garanté hac a contrition ; prononcein liès en han santel a *Jesus*, guet hani *Marie* ha *Joseh*, ha hum zerhel guet resignation parfait, én ur laret sal taul guet Jesus-Christ ar er groez : *men Doué*

Luc 23, 46. *ha me zad, me laqua me inean etré hou torneu.*

N° 3. D. A un dra vat u visitein er ré glan, hac assistein er ré e zou én agonie ?

*R.* Ya ; nen dèa nitra agreaploh de Zoué, profitaploh d'en nessan, nag avantageusoh demp ni-meme, ha peb-unan e zelie het curius ag un aivre quer bras a garanté.

D. Penaus e heller etahlissein hac entretenein ér grecheneah un aivra quen excellent ?

*R.* En ur formein é peh parræs hac é peb canton meme ag er harræs ur certain nombre tut devot hac e volanté vat, eit hen dout sourci a guement-cé quer liès gueh el me vehai dober.

D. Petra e zelier gober é quever er ré glan, e p'en der d'hou visitein ?

*R.* Ret u hou assistein, á guement me eller, heryé er horf, ha surtout hervé en inean.

D. Penaus e heller hou assistein hervé er horf?

*R.* En ur rein dehai e propos er soulagement, guet er remedeu necessaire, hac en ur oher ar hou aro guet courage, hervé me hèa doher.

D. Penaus e eller hou assistein hervé en inean ?

*R.* Doh hou accourageîn de vet patient én droug, de laquat rehtet én hou honscience, hac én hou effærieu, de onlen er sacremanteu én course, ha de vet coutant e volanté Doué, ne vern petra e arrihou.

D. Petra e zelier gober specialement étal er ré glan, ér moment ag en agonie ?

*R.* Ret u hou accourageîn mui ha mui de chongeal én Doné, d'hen dout confiance én é visericorde, de seuel hou halon drezeha en inean, de receu er marue a volanté vat, ha parrat ne zei hani d'hou zrouhlein dré zareu pé devisieu diavis, eit ne veint occupet meit a veruel santelement, durant me larcher aveit hai pedenneu én agonie.

## EN URH.

N.° 1. D. PEtra u er sacrement a Urh ?

*R.* Ur sacrement e gonsacre tut choéset eit chervige en Ilis, hac e ra dehai pouvoir ha græce d'hum acquittein santelement ag er hargueu ou dès én hi.

D. Pet sorte pouvoir en dès er velean én Ilis ?

*R.* Deu sorte; er houvoir de gonsacrein corf hun Salver, hac er houvoir de rein en assolven, guet er sacrementeu aral.

D. Peh cargue en dès er velean én Ilis ?

Hebr. 5. 1. *R.* Er gargue a gondui er hobla én hent a salvedigueah, hac a offrein eit hai pedenneu ha sacrificen de Zoué.

D. Peh dispositionnen e zou necessaire eit hum bresentein d'en Urheu ?

*R.* Ret u bet habil, a gomportement vat, ha galvet guet Doué.

D. A nen du quet assés a fantasie peh-unan pé a volanté é dut eit hum bresentein d'en Urheu ?

Ibid. 4. *R.* Naren; ne zelie deie hum avanturein én ur stat quen inhuel, hemp bet galvet specialement guet Doué.

D. A n'en du quet mat laquat bugalé de studial eit quement-cé ?

*R.* Bou; un dra vat, mar dès, meit m'hou devon comportement ha dispositionneu vat, ha me hou lausqueher libre de choez hervé Doué, a pe vou arriue en termein.

D. Perac e vanner dré dair guêh ér prone er ré é ven hum bresentein d'en Urheu secret ? N.o 2.

*R.* Eit obligein en ol d'hou disolein, ha de barrat doh-t-hai a antrein én Urheu-zé, me n'en deint reglet el me faute.

D. A obliget u evé er gærent hac amiet d'hou disolein én occasion-zé quer clous el er ral ?

*R.* Ye; nen dès quærentage nec amitié er bet e ell dispensein a guement-cé.

*D.* A obliget e ver de zisolein peb sorte manquement e remarquer én hai ?

*R.* Nepas; ne seher disolein meit er sciou ponner, el me hu specialement er libertinage hac en yvraignereah.

D. Peh pehet e ra er ré e vanque a ziselecieín a pen daint obliget ?

*R.* Ur pehet ag er ré vrassan; diahoïssein e rant d'en Ilis, ha rescondable eint a ol en droug e arrïuou a guement-cé.

D. A n'en du quet quentoh ur pehet gober el-cé poén d'en nessan, ha miret é stat doh-t-hou ?

*R.* Nen du quet é stat n henneh, a pe n'en dès quet en dispositionneu necessaire, ha n'en dès

quet a behet, mæs merite hras, é viret doh tut deranget a scandalizein en Ilis, hac a vet cause de zannation er ral, qoer clous el d'hou hani.

N.º D. Pet sorte Urheu e zou én Ilis?
3. R. Deu sorte, en urheu hras hac en urheu bihan.

D. Peré o eo urheu hras, pé sacret?

R. En tri man: en urh a Soudiacre, en urh a Ziacre hac eo urh e Velec.

D. Perac en hou hanuer orheu hras ha secret?

R. Rac me hou dès carguéo hrassoh eit er ral, rac me consaersot de Zoué én ur fæçon speciale, ha ne eller quet retourn ardran, a pe var ur neh engaget én haï.

D. En urh a Escob a n'en da quet drès en urh a Velec?

R. Bou; en Escobet e zou sânet én urh, quer clous el én pouvoir, drès de ol er Velean, ne vern piue eint.

D. Peh pouvoir e receüer dré en urh a Soudiacre?

R. Er bouvoir de assistein er Belec doh eo auter, de gannein en abostol, ha de doucheïn doh en treu sacret.

D. Peh pouvoir e receüer dré en urh a Ziacre?

R. Er bouvoir de vet er hetan arlerh er helec doh en auter, de gannein en aviel, ha de berdeg meme ér gadouer doh ur ret.

D. Peh poovoir e receüer dré en orh a Velec?

*R.* Er bonvoir de laret en overen, de govessat, ha de rein er sacrementeu guet permission.

D. Peh pouvoir e receüer dré en urh a Escob ?

*R.* Er bouvoir de rein en Urheu hac er Gonfirmation, ha de gonsacrein en oleäu santel.

D. Pet Urh hihan e zou ?

*R.* Puer; en urh a *Borher*, en urh a *Lecteur*, en urh a *Exorciste* hac en urh a *Acolithe*.

D. Peh cargue e receüer dré en urh a *Borher ?*

*R.* Er gargue de zigorre ha de cherrein dorieu en Ilis, de onestet peh tre én hi, de sonnein er hlebier eit en officeu, ha d'oher den ol hum zerhel én hai guet er respet hac er modestie necessaire.

D. Peh cargue e receüer dré en urh a *Lecteur ?*

*R.* Er gargue de ober catechim ha lectürieu spirituel én Ilis, ha surtout de lein en aviel quent me vé expliquet d'er hohle dré en Escob pé er Person.

D. Peh cargue e receüer dré en urh a *Exorciste ?*

*R.* Er gargue hac er houvoir de laret er pedenneu merchet en Ilis eit soulagein ha delivrein en dut tourmentet ha positet guet en diaul.

D. Peh cargue e receüer dré en urh a *Acolithe ?*

*R.* Er gargue de hreparein ol er peh e zou necessaire eit en officeu, de chervige er Belec én hai, ha surtout a pe lare en overen.

D. A n'en du quet dister ol er harguen-zé ?

*R.* N'en dès cargue er het dister é palæs ur Roué hras, ha hoah bihannoh é ü en Eutrn-Doué.

D. Perac e rer arzé d'er puar Urh-zé en han a Urheu bihan ?

*R.* Rac hou hargueu n'en deint quet quen inhuel el ré en Urheu sacret, ha me eller renoncein dehai a pe gárer.

D. Petra e en tonsure clericale ?

*R.* Ur ceremonie e laqua ér stat a gloæregueah hac a zigorre en hænt d'en urheu.

N.º 4. D. Peh obligation en dès en dut a Ilis ha speciale-ment er vugulion spirituel é quever er fidelet ?

*R.* Ol en obligationnen en dès un tad é quever e vugalé, hac ur bugul é quever e zevet.

D. E petra e consiste en obligation de instrugein ?

*R.* E tisquein d'er bobla, dré er perdegneu, catechismeu hac instructionneu aral, ol er peh e zelie credein ha gober eit hum salvein.

D. E petra e consiste en obligation de rein exemple vat ?

*R.* E pellat doh peb derangement, hac é condut ur vuhé parfait e ellou chervige a scuer d'en ol.

D. Petra e zelie gober er bobla, mar guelant en dut a Ilis, ha surtout er vugulion, é vanquein d'hou dever ?

*R.* Y e zelie hum affligein dirac Doué, pedein

aveit hai, ha creinem aveit hai y meme, hemp jamæs qnemeret en hardehtet d'hou décrie.

D. Peh obligation en dès er fidelet é quever en dut a Ilis, ha surtout é quever er vugulion ? N.° 5.

*R.* Pedair principal : obliget eint d'hou respectein, d'hou hârein, de sentein doh-t-hai, ha dou entretenein.

D. Perac e teliant y hon *respectein ?*

*R.* A gauæ d'er santeleah a hou haractere, ha d'en inhueldet a hou stat.

D. Perac e teliant y hon *hâreiñ ?*

*R.* Rac me heint hou zadeu spirituel, ha me heint occupet nos ha dé é lahourat hac é pedein eit hai.

D. Perac e teliant y *sentein doh-t-hai ?*

*R.* Rac me conzant a berh Doué hac a berh en Ilis.

D. Perac e teliant y *hou entretenein ?*

*R.* Rac me commande en Eutru-Doué ma vïueint doh en auter, a pe chervigeant doh en auter, ha me vou reit dehai er hara temporel, el me rant en hani spirituel. Luc 10. 7. Math 10. 10. 1 Cor. 9. 14.

D. Petra e zelier laret ag en dut e vanque d'en obligation-zé ?

*R.* Ret u laret e mant fal grechenion, ha ne rant quet caz nac a Zoué nac a é lezen.

** **

## ER BRIEDELEAH.

N.° 1. D. PEtra u er sacrement a Briedeleah?

*R.* Ur sacrement e santifie en alliance legitime etré un dein hac ur voez, én ur rein dehai er græcea de vihein santelement ensemble, ha de zessàue hou hugalé ér lezen a grecheneah.

D. E pet fæçon e eller considerein er briedeleah?

*R.* En dine fæçon: hervé me hu un alliance, ha hervé me hu ur sacrement.

D. Piue en dès institüet er briedeleah, hervé me hu un alliance?

Con. Tri. S. 24. *R.* En Eutru-Doué, ér hommencement ag er bet, a pe ras é venediction d'Adam ha de Eve, eit hüeîn ensemble ha dessàue bugalé.

D. Piue en dès institüet er briedeleah, hervé me hu ur sacrement?

*R.* Hun Salver Jesus-Christ, ér hommencement ag er grecheneah.

D. A santelloh u er briedeleah etré er grechenion eit ne ouai quent er lezen a grecheneah?

Ibidem. *R.* Ya, santelloh ur lot cair, dré er græceu bras en dès staguet hun Salver doh-t'hou, doh er bras quat de vet ur sacrement.

N.° 2. D. En alliance a briedeleah a ne ell quet bet torret dré un occasion benac?

*R.* Naren, jamæs meit dré er marue, a pen du ur uéh legitime ha parfait. Ibid. Mat. 19. 6

D. Er priedeu ne ellant arzé jamæs bum separein eit diméein de ral ?

*R.* Naren; quement-cé e vehai ur veritable concubinage, bac un dra horrible dirac Doué ha dirac en dut honest. Ibid. 19. 6

D. A ne ellant quet evé hum separein e gorf, pé a zanné, eit bituein peb-unan d'é du ?

*R.* Naren, hemp ræsonnieu criue hac approuvet guet en Ilis hac er Justice, hervé me hu dober. Trid. Ib. can. 8.

D. A n'en du quet permettet d'un dein ben dout estroh eit ur voez ensemble ?

*R.* Naren; quement-cé e zou dihuennet én ur fæçon spéciale, ér lezen a grecbeneah. Mat. 19. 6 Trid. Ib. can. 2.

D. Piue e ell diméein ? N.o

*R.* Ol er ré e gâr ha n'en dès empéchement er bet. 3.

D. A n'en du quet deliet d'en ol diméein ?

*R.* Naren, a pen dès ur stat aral destinet de var e enan eit hum salvein.

D. Pehani u er stat-cé ?

*R.* Er stat e uerhtet.

D. A n'en du quet guel er stat a briedeleah, pé aboet quer clous el en hani e uerhtet ?

*R.* Naren; bun Salver hac en Apostolet e anseigne er hontraire, hac en Ilis e ra hé malediction d'er ré e gredehai laret quement-cé. Mat. 19. 12 1 Cor. 7. 1. 8. Trid. Ib. can. 10.

D. Perac e rer arzé quaai partout quement a brezel hac a outrage d'er ré ne ziméant quet?

*R.* Rac ur lot cair a dut ne gomprenant quet hou lezeu, ha me hès crechenion sotoh eit er bayannet méme.

D. A pen du guel er stat e uerhiet eit en Itani a hriedeleah, peh-unan e rehai erzé mat chom hemp diméein?

Mat. 19.11 *R.* Nepas, rac en ol n'en deint quet galuet get Doué eit chom hou hunan?

D. A verneia e ra de vah-dein peh stat quemer?

*R.* Ya, rac peh-unan e zou galuet get Doué eit ur stat particulier, ha me hès danger vras a hum gol én ur stat ne ver quet galuet dehou.

D. Perac e hès danger a hum gol én ur stat ne ver quet galuet dehou?

*R.* Rac ne gaver quet én stat-cé er meme græces ha moyantou eit gober er salvedigueah.

D. A n'en du quet d'un tad ha d'ur vam u regleia hou stat de heh-hani a hou hugalé, ha hou hontraign meme de antrein én hou, mar cårant?

*R.* Naren, quement-cé e yehai abusein a hou eutorité, hum apposein ar zeoit en Eutru-Doué, hac exposein hou hugalé d'hum gol.

D. Pine e zou galvet eit er stat a nerhiet?

*R.* Er ré en dès græce ha courage particulier de resistein doh inclinationneu er hig ha de sentout cein d'er het eit hum gonsacrein parfaitoh de Zoué.

D. Pine

D. Pe ue e zou galuet eit er stat a briedeleah ?

*R.* Ol er ré peré n'en dès quet ur gourage quer bras, mæs peré en dès naouah ur volanté ferme de viuein santelement ér stat-cé.

D. A permettet u diméein d'er ré n'en dès quet calz a sentiment, ha surtout d'er ré innocent ?

*R.* Nepas; rac er ré innocent nen deint quet capable de rein hou honsentement, hac er ral nen deint quet én stat de gondui un tigueah ha de zessàue bugalé.

D. A permettet u diméein er ré ne ouyant quet hou hatechim ?

*R.* Nepas; rac er sorte tut-cé ne ellant quet disquein er lezen d'er ral, e pe n'hé gouyant quet y meme.

D. A permettet u de beb-unan diméein e retourn erlerh marue é briet ?

*R.* Ya; n'en dès droug er bet é quement-cé, guel u naouah *ordinærement* chom hemp her gober, hervé conseil sant Paul ha desir en Ilis. 1 Cor. 7. 8, 39, 40.

D. Perac e laret hui *ordinærement*, ha nepas *berpet?*

*R.* Rac mar a uéh e hell bet mat ha guel meme diméein á retourn. Ibid. 9. 1. Tim. 5. 14.

D. Petra e zelie gober peb-unan eit hanàuet de beh stat e ma galuet ? N.o 4.

*R.* Condui ur vuhé vat, hen dont un intention pure, goulen sclerder guet Doué, consultein tut aviset, he surtout er hovezour.

D. Peh intention e zelier hen dont en ur zimdein?

*R.* En intention de helia volanté Doué, de viùein santelement ensemble, d'hum assistein en eil eguilé ha de zessàue bugalé ér lezen a grecheneah.

D. Petra e zelier chongeal ag er ré e zimée hemp sellet doh Doué; mæs hemp quin ait coutantein hou fal inclinationneu?

Tob. 7. 17. *R.* En dut-cé e hum gomporte el lonnet brutal hac e ra pouvoir d'en diaul ar nehai, hervé ma laras un Æl de Dobie.

D. Petra e zelier evé choogeal ag er ré e chom hemp diméein dré libertinage pé guet eun a boén?

*R.* En dut-cé ne sellant meit doh-t-hai hou hunan, ha n'en deint mat de guet, na dirac Doué, na dirac en dut.

D. De beh ouait e telier diméein?

*R.* D'un ouait ræsonnable, na rai goh, na rai youanq, eit bet én stat d'hum gondui ha de gondui er rai.

D. Petra zou necessaire eit gober ur choez mat a pé zimeér?

*R.* Goulen secour guet Doué, examinein a dost, ha clah conseil guet tut fidel, guet eun a vet trompet.

D. Perac e telier sellet quement a dost én occasion-zé?

*R.* Rac a p'hum gavær trompet nen dès a remede meit ér batientet hac ér marue.

D. Petra zon cause de guement a dut de ober ur fal choez e pe ziméant ?

*R.* Er hihan sourci e guemerant d'her gober arhat, ha surtout bervé Doué.

D. Petra e zelie gober er ré e zou hat trompet hac e hum gave malhurus ér atat e briedeleah ?

*R.* Bet patient ha santifiein hou foénieu, é leh clem ba hum donrmentein el me rer quer liès.

D. Doh petra e telier sellet eit hum viret a vet trompet ha gober ur choez mat ?

*R.* Doh en humeur, comportement ha lezen vat, quentoh eit doh er vrauité, en dânė, na oitra a hent aral.

D. E peb atat e telier bet eit recen er sacrement a Briedeleah ? N.o 5.

*R.* Ret u bet ér stat a græce Doué, ha libre a beb sorte empechement.

D. En Ilis a hi e dés er bonvoir de ober empechementeu, ha de zispensein a nebai.

*R.* Ya, un article a fé u quement-cé. Con. Tri. § 24, can. 3, 4.

D. Pet sorte empechementeu e zon ?

*R.* Deu sorte : ré a dorre absolument en allianca, mar bé groer en drespet dehai, ré aral ne rant meit bé dibuen, hemp hé zorrein.

D. Peré n en empechementeu communan ag er sorte quetan ?

*R.* Er ré e za ag er guerentage e zo formet dré er goaid, pé dré en allianceu.

D. Perac e laret-hui e mant er ré commnnan ?

*R.* Eit discoein e hès hoah nr lot caër aral peré e dorre en alliance quer clous el d'hai, hac e vehai rai hir rapportein aman.

D. De betra e ma obliget er ré en dès connoissance ag un empechement benac ?

*R.* D'en discleriein quentoh quent, edan boén a excommunication, el me hou avertisser aberb en Ilis, en ur ober er banneu.

D. Peh pehet e ra er ré e zimée guet un empechement benac ?

*R.* Ur pehet hras, mar hon dès banàuedigueah pé doutance a nehou, ba n'en dès alliance er bet etré d'hai, inar du ag er sorte quetan.

D. A ne vé quet mat ha valable en alliance, e pe ziméer hemp gout en empechement ?

*R.* Naren, n'en dès nac alliance, na sacrement; mæs n'en dès quet evè a behet, manque a out.

D. De betra e ma obliget er ré en devehai æredat guet un empechement ?

*R.* D'hen dout dispense qnenteh el me hou dès banàuedigueab a nehou, ha d'hum separein én atterdant.

D. En hani e vé æredet én stat a behet marvel a ean e recen er sacrement a Briedeleah ?

*R.* Ya, mæs ar é valheur : na recen græce er bet aberb Doué, hac open é ra ur sacrilege.

D. Petra e zelier gober eit parrat doh er malheur-zé ?

*R.* Bet u gober ur govezion vat ha receu en assolven.

D. Pegourz e telier commence er govezion-zé ?

*R.* Quent er betan ban, quenteh el me ver dimëet ha guchavé meme aguent, eit hen dout mui a amzer.

D. Peh sorte covezion e zelier gober én termein-zé?

*R.* Ur govezion extraordinære, ha meme ur govezion generale, mar du necessaire.

D. A ne zelier quet evé communiein quent bet æredet ?

*R.* Bou, a guement me eller, dré bermission er hovezour, eit bet disposettoh de receu er sacrement a Briedeleah.

D. Perac e telier hum breparein guet quement a sourci de receu er sacrement-zé ?

*R.* Rac n'her receüer meit ur uéh é peb alliance, ha n'en dëa quet quasi a remede, a pe n'en du quet bet receüet mat.

D. Penaus e telier hum bressantein eit bet æredet ? N.o 6.

*R.* Guet sentimenteu e zevotion, el er batriarchet hac el en dut santel, guet ur gomportement modeste, hac er yeun, a guement me eller.

D. Perac e laqua an neu briet bou doru dehen en eil eguilé, durant me vé er belec doh hou æredein?

*R.* Eit discoein publiquement en hum guemerant eit priedeu én Jesus-Christ hac én é Ilis.

D. Petra e signifie er presenten ha surtout er oelen benignet e ra en dein yoanq d'é hriet?

*R.* Signifiein e ra en union stert, er garanté tiner bac er fidelité parfait e zelie bet etré d'hai bet er marue.

D. De betra e chervige er benedictionnen a beb mode e rer dehai én overen baneuez?

*R.* De gresquein er græceu eit biuein santelement ensemble ba hum acqnittein fidel ag en obligationneu e guemerant é quever en Entru-Doué hac é quever en eil eguilé.

D. Penaus e telier termein en dé ag en æredeu?

*R.* El unan ag en dieu hrassan ag er vuhé: er mitin doh hum hreparein, ba lot ag en anderue é trugarecat en Entru-Doué.

D. Penaus e telie evé hum gomportein er ré e assiste én overen æret hac ér chervat banenez?

*R.* Gnet modestie, oneatis hac arrestance, el me jauge doh crechenion, guet enn a zeden malediction Doné ar en dut yoanq, hac ar nehai y meme, é leh é venediction.

D. Petra e zelier laret ag er chervaden bras ba desordreu aral a beb mode e bum gave ér banhuezieu?

*R.* Col e rant un infinité a ineanneu, ruinein e rant ur lot cair a dut, diainourein e rant er grecheneab, ha scandalizein e rant er bayannet meme.

D. Peh obligationneu eu dès deu hriet goudé m'en deint alliancet ? N.º 7.

*R.* Obligationneu a dri sorte : é quever en eil éguilé, é quever hou hugalé, ha é quéver en dut a hou zi.

D. Peh obligationneu eu dès er priedeu é quevér en eil éguilé ?

*R.* En obligation d'hum gárein, d'hum respectein, d'hum supportein ha d'hum assistein.

D. Peh caranté e zelie bet etré priedeu ?

*R.* Ur garanté pure, tiner ha padable.

D. Peh respet e zelia bet etré priedeu ?

*R.* En deiu e zelie dong inour d'é voez el dahon ean-meme, hac er voez e zelie aboeisseiu d'hé friet al d'hé mestra hac er peu ag en tigueah. Eph. 5. 25 etc. Ibid. 22 etc.

D. Penaus e telie er priedeu hum supportein ?

*R.* E pardonnein a galon vat hou fauteu ha goal humeurieu en eil de eguilé, hemp jamæs hum rustayat a gonzeu, a vanieren, na surtout a dauleu.

D. Penaus a telie er priedeu hum assisteiu ?

*R.* E hober vat é peb-tra en eil de eguilé, hac én hum secour fidelement de beh courze, hervé er horf ha hervé en inean.

D. Peh obligation en dès er priedeu é quever hou hugalé ?

*R.* En obligation d'hou dessaue hervé Doué, ha da rein ur stat dehai a pen du mal.

D. Peh obligation en dés er priedeu é quevér en dut aral ag en ti?

*R.* En obligation de zoug respect d'er ré ancien, de vihein én peah guet en ol, ha de rangein en tigueah hervé Doué, mar dn etré ou dorneu.

D. Petra e zelie un tad hac ur vam recommandein d'hou bugalé arlerh hou haneuez, a pe lamont guet-hai.

Tob. 10.13 *R.* Puemp article admirable merchet a berh Doué ér scriture santel.

D. Peré eint y?

*R.* Inourein hou zadec ha hou mammec, hum gârein en eil eguilé, rangein hou zut, condui mat hou zigueah, ha hum gomportein hemp reproche é peb tra.



# CANEN NEUÉ,

*Ar er poendeu-principallan e zehev credein ha gober eit hum salvein.*

1. Disquet ol, m'hon ped a berh Doué,
Poendeu principallan er fé
E zou ret gout ha pratiquein
Eit hbuein mat ha hum salvein.

2. Peb artisant, peb mecherer
E studie bamdé é vecher :
Penaus e hal crechenion
Chom hemp disquein hou relligion ?

3. Hemp hé gout ne vou dein salvet,
Ha peb crechein zou obliget
De zisquein é relligion,
Edan boen a zannation.

4. Disquet arzé d'er pen quetan
N'en dès meit un Doué é hunan,
Croueour d'en ean, croueour d'en doar,
Eternel, infini, hemp par.

5. Bet e zou tri person é Doué ;
Ha naouah en tri person-zé,
En tad, er mab, er speret glan
N'en deint meit un Doué é hunan.

6. En eil person ag en Driudet
En dés hum roeit dein ha souffret
Er marue ér groez etré deu lair,
Eit en ol dut ar er halvaire.
7. Nos Nendelec e ma gaunet,
Guuer er Groez e ma maruet,
De sul Vasque e ressuscitas,
D'eu Ascension d'en ean e has.
8. A ino e tei de jugein
En dut fal ha mat, ha de rein
Er Baradouez d'er ré fidel,
En Ihuern d'er ré criminel.
9. Er lezen en dés reit d'er het,
Lezen a grechenesh hanuet,
Quehet el er bet a badou,
Dust d'er bresel a andurou.
10. Er goh lezeu dré en ælet
E hoai bet reit, eit er Juivet:
Er hé leh er lezen neué
Zou bet reit d'eu ol dré vab Doué.
11. Eau meme en dés hi perdeguet,
Ha reit cargue d'é Apostolet,
Ha d'eu dut a Ilis arleih
D'hé ferdeg avé a é berh.
12. Er lezennen a hânt aral
E zou lezenneu faus ha fal:
Hâni n'en des d'er Baraouis
Hemp bet guir groidur den Ilis.

13. En Ilis zou er fidelet
Dré er Vadiennt aliet,
Ha dré dri sorte liameu,
Fé, aboissans, sacremanteu.
14. En Ilis-eé e zou reglet,
Ha peb crecheid zou conduyet
Dré dri sorte bugulion;
Er Pab, un Escob, ur Person.
15. Ag en Ilis, hemp n'her gueler,
Er hetan pen u hun Salver;
Hac er pen e ell bet guelet,
Hun tad er Pab, dré ol er bet.
16. Er Pab en dés bet aberh Doué
Ar beb crechein authorité;
Peb Escob en é escopti,
Peb Person én é barræs hemp mui.
17. D'er Pab n guet en Escobet,
Quetan bugulion en devet,
Gouarnein en Ilis ha condui
Er fé ha regle vat én hi.
18. Mar saue disputs ar er lezen,
Eveit bét sur én hou creden,
Doh er Pab hum zalhet perpet
Gnet er brassan lot Escobet.
19. Ag en tu m'en du hon avis
Ino e ma sur en Ilis:
Er ré doh-t-hai ne sentant quet
Sellet y el guir bayannet.

20\. Eit chom én Ilis e'ma ret
Credein hac aboissein berpet;
Heretiq ver, me ne greder,
Ha schiamatiq, me n'aboisser.

21\. D'en Ilis ha d'hé bugulion
U condui er grechenion;
Er Rouyet e gommande d'er bet,
Hac en Ilis d'er fidelet.

22\. D'en Ilis u bet a verpet
Hanuein Personnet, Escobet:
D'en Ilis n d'hou approuvein,
Ha d'hou laquat, pé d'hou lamein.

23\. A pe hanue er Roué Escobet
Ha mar a eutru Personnet,
Ne rant aameit hou fresentein;
D'en Ilis u d'hou approuvein.

24\. Sellet el faus vugulion,
Pé quentoh bleidi ha lairon,
Ol a guement ne vehent quet
Aberh en Ilis davoyet.

25\. Hac é larhant er urionné,
Me n'en deint hanauet guet Doué,
Hac guet en Ilis approuvet,
N'en deint meit faus apostolet.

26\. Malheur arzé, malheur dehai,
Malheur d'er ré e zalh doh-t-hai;
Rac ol é querhent a quevret
D'en Ihuern, bugul ha devet.

27. Tri zra e gaver ér lezen :
Poendeu eit regleïn er greden,
Gourhemeneu d'hun hommandeïn,
Sacrementeu d'hun essisteïn.
28. Poendeu principallau er fé
Zou ér *gredo*, *me gred én Doué :*
Laqueit poen arzé d'hé disqueïn,
Ha drès peb tra d'hé homprenein.
29. Hui gavou er reste ér livreu
Er hatechism ha perdegueu ;
Groeit int eveit hou s'instrugeïn,
Hac ou secour d'en hum salveïn.
30. Beah fidel arzé de zisqueïn,
Ha drès peb tra de hratiqueïn :
Credeïn hemp gober e zou quet
Credeïn ha gober e zou ret.
31. Hum reglet perpet dré er fé,
Ne aellet jamæs meit doh Doué ;
Hac é ol er peh e rehet
Ne glasquet quet pligeïn d'er bet.
32. Helïet fidel é peb quia
Conzeu Doué ha ré en Ilis
Pellet doh en ol beheden,
Ha pratiquet er vertuieu.
33. Pelleit arzé én apeciel
Doh er seih pehet capitale
Orgueil, parèss, coler, louatrie,
Gourmandis, avarice, envie.

34. Beah humble, douce ha patiant;
Biuet én peah guet en nessanta
Eit er ré goh hou pet respet,
Ha d'er velean aboisset.

35. Inep-t-hai n'hum sàuet jamæs,
Na ne veah quet penneu diez:
Peh ur meh guelet en devet
Doh hon hugulion revoltet.

36. Peb hugul en dès aberh Doué
Avel un tad authorité:
Er ré doh-t-hai ne sentant quet
E zou infame ha milliguet.

37. Exemple vat, instruction
E zelie er vugulion:
Bouit, aboissance ha respet
E zelie dehai en devet.

38. Beah reglet é ol hou s'aivreu,
Beah arrestet én hou conzeu:
Conten sot, gesten digampen
E zon goah aveit er vocen.

39. Guarnet mat arzé hou tayet,
Hac en ou misq ne vet cleuet
Goal gonzereah, ne fal vourdeu,
Guen, touyadel, na blasphemeu.

40. Beah reglet mat én hou predeu,
Eveheit doh er chervadeu:
Ne ret quet d'hon corf é oulen,
Ha hum daulet d'er benigen.

41. Beah hebil, ha ne staguet quet
Hou calon doh madeu er het:
Cleaquet er madeu eternel
Quentoh eit er ré temporel.
42. Tut yoanq ne veah quet ehmoedet
Guet er hombauceu ag er bet:
Ne ret quet hou s'amzer cairrau
D'er hicq, d'er bet, ha de Satau.
43. Eveheit a vet ecan a ben,
Sot, glorius ha digampen;
Mæs treminet hou yoauquis
En devotion hac ouestis.
44. Creiuet arac er fal gouteu,
Er fal hantis, er goal chongeu,
Hac én nitra ne gouciet
Hou corf, hou calon na aperet.
45. Bugaligueu, consideret
Aveit petra e hoh crouëet;
A gorf hac e galon beah pur,
Ha hum reit de Zoué a groidur.
46. Hum gâret eit Doué, priedeu,
Ha reglet mat hou tigueahen:
Biuet hemp ohie, hemp debat,
Ha reit d'hou tut exempla vat.
47. Tadeu, câret hou pugalé,
Ha deaûuet y hervé Doué:
Bugalé, câret ha sentet
Hou tadeu ha mammeu berpet.

48. Mistre, ne veah quet direason
E quever hou serviterion;
Ha hui, serviterion, pleguet,
Ha groeit mat hou tever berpet.
49. Gounidegui, mecherorion,
Groeit hou tever a nir galon;
Ha hui paré a hon implé
Payet y prompt ha hervé Doué.
50. Tut pinhuic, reit en alezon
A galon vat d'er beurerion:
Ha hui, peurerion, anduret
Hon toher guet patientet.
51. Bras ha bihan, groeit hou tever,
El guir disciplet d'hon Salver:
Renoncet d'en ol desordreu,
Ha pratiquet ar vertuieu.
52. Cherviget Doué a nir galon,
Hum daulet d'en devotion;
Beah evehet d'an officeu,
Ha tosteit d'er sacramenteu.
53. A livreu mat beah curius,
Hac a hou studial soignus:
Hui gavan én hai instructian,
Deverrance ha devotion.
54. Quer lièa el me ellehet,
Laret er heden a querret,
De vitin, ha surtout de nos,
Guet ur chapelet quent repos.

55. Eit pligein hoah guel d'hun Salver,
Ha bet parfait én ber amzer,
Groeit liès meditation,
Drès peb tra ar er bassion.
56. Seih sacrement zou én Ilis,
Eit rein demp secour e beb quis.
Lot e efface er peheden,
Hac er ral e greaque er græceu.
57. Guet Jesus e mant ol formet;
Er hetan, Badient hanuet,
Eit er pehet originel,
Penigen eit en actuel.
58. Er Confirmation é cavan
Donezonneu er sperat glan:
Er sacrement ag en Auter
E ma corf ha goaid hun Salver.
59. En Nouien zou eit er ré glan,
Hac en Urh aveit er velean:
Er ré e zimée e receu
Dré er Briedeleah græceu.
60. Peb sacrement e ra berpet
Græceu, a pè ver preparet;
Mæs me ne ver diaposet mat,
E rant evé droug é leh vat.
61. Hum hreparet asté berpet,
Ha mar hum gavet ér pehet,
Covesseit ean guet confiance,
Ha discarguat hou conscience.

62. E covessat guet contrition
E hoh sur a gavet pardon ;
Mæs me ne laret hou pehet,
Ne vehet jamæs pardonnet.
63. Chetui én berre guirien
Hou ré brassan deverieu :
Laqueit ol poen d'hou homprenein
Ha hoah mui d'hou accomplissein.
64. Enfin eit chom herpet fidel,
El me lar er Sparet santel,
Chonget a harfait peb-unan
En hou finien devehan.
65. Henneh u en tu, er fæçon
De vet ol guir grechenion,
Ha d'hum gavet enfin guet Doué
En ean eit un eternité. Amen.



# CANEN

## Ar er Gouilieu hac devotionneu principallan ar hes. d'er blai.

*Ar en ton:* Guenedis, cleüet er fæçon.

1. CHeleüet ol, bras ha biban,
Han en dieu principallan :
Dré en Ilis recommandet,
A bet er blai d'er fidelet.
2. Quetan e caver én Aven
Pedair sebun e benigen,
Eit bum brepareín de ober
Gouil gannediguesh hun Salver.
3. En eihvet dé ag er mis-cé
E inour en Ilis en dé
Me hu bet Marie conceüet
Dré ur privilege bemp pehet.
4. Nos Nendelec e ma gânet
Hun Salver, eit sauveín er bet,
Hac e tas er vugulion
D'en adoreín a nir galon.
5. Gouil sant Stevan zou consacret
D'er betan ag er vartyret
E varuss é houlen pardon
Guet Doué eit é vorreuïon.

6. Gouil sant Yehan e inourer,
Ami special hun Salver,
Hac arlerh, en innocendet,
Aberh Herode massacret.

7. Quetan dé er blai é caver
Gouil Circoncision hun Salver,
Eit goulen humblement guet Doué
Græceu aveit er blai neué.

8. Gouil er Rouyet e arrûas
Ag er hroyeu pel tri Roué hras,
Doh ur stiren, hemp farien,
Guet presanteu d'en adorein.

9. En eil sul arlerh er rouyet
E ma er gouil institutet
Eit inourein devotius
En han adorable a Jesus.

10. D'er Chandelour é mis Huevrer
E tougas Maria hun Salver,
D'en temple dré humilité,
Hervé me verché lezen Doué.

11. En coareis en hum breparer
De resurrection hun Salver,
Hac e yeuner eit quement-cé
Durant hueh sehun ha pnar dé.

12. D'er puemp dé ar-n'guent a Verh
E tavoyas Doué a é berh
Un Æl de laret de Varie
E vé deit Jesus u nehi:

13. Sul er Lauré guet inour bras
En Jerusalem é antras,
Ha rien humblé e ma bet
Er Pasq neué institüet.
14. Dé guner er Groez e houfer
Marue ha passion hun Salver
Ha sul Vasq guet joye ér galon
E canner dé resurrection.
15. Nezé aben deu-uguent dé
E has guet gloér de lein en é,
Dé en Ascension d'er rieu,
Eit prepareiu hun lehieu.
16. Sul er Pentecost e tisqnen
Er Speret glan ar er vanden,
Guet græceu bras a ziarluë
Eit streuein ha dihuen er fé.
17. Arlerh e ta sul en Drindet
Guet- en Ilis institüet
Eit adoreiu a nir galon
Un Doué bemp quin é tri person.
18. Er rieu arlerh en Drindet
E rer guet splander un ehvet,
Eit rantein inour d'hun Salver
Er sacrement ag en Anter.
19. Er sul arlerh er Sacrement
E hoarner forh devotement,
Hac e inourer a zevrie
Gouil calon Jesus ha Marie.

20. Mis Yven e rer guet inour
Gooil sant Yehan er badéour,
Hac en hani m'en dès souffiet
Sant Pier ha Paul, apostolet.
21. En mis Æst der puemzacvet dé
Er Urhiés, sâuet ag er bé,
Zou transportet de lein en ean
Guet splander vras, corf hac inean.
22. E mis Guenholon d'en eihvet
E ma bet er Urhiés gânet;
Hac e rer er sul e belie
Gouil en han santel a Varie.
23. E mis gouil Miquel é cavan
Er Rosær braz er sul quetan,
Eit inourein dré er chapelet
Jesus hac é vam beniguet.
24. D'er sul ardro creis er meme mis
E ma dedicace en Ilis,
Aveit inourein guet respet
En templeu de Zoué consacret.
25. Ni e gave én Calan-Gonyan
Gouil en ol Sænt en dé quetan,
Hac en trenoa un dé choeset
Eit accour er ré dremanet.
26. D'er puar coartalen e yeuner
Ha guet en Ilis e peder
Eit goulen guet Doué bugulion
Ha beleen hervé é galon.

27. Quent mar a ouil bras e yeuner,
Pé aboel vigil e ouarner,
Eit hum gavet dispose tloh
De ober er gouil santelloh.
28. Dé saut Marc ha Rogationneu
E rer partout processionneu,
Eit suppliein Doué devot mat
De rein e vennuch d'er blaiat.
29. Chetui en devotionneu,
Ha principallan gouilieu
Instituet dré en Ilis
Eit inonrein Doué a beb quis.
30. Disquet y mat ha comprenet
Eit hou gober ol het ha het,
Guet respet ha devotion,
A gorf, a esprit, a galon. Amen.





# ABREGÉ
## A HISTOIRE ER BET.



D. PEgoement zou amzer me hu cronéet er bet man ?

*R.* Puemp mil eih cant vlai passet.

D. Peré u en treu principallan a oudé en amzer-zé beta herman ?

*R.* Ret u hou fartagein én deu lot general eit hou difforh essoh.

D. Pehani u er hetan lot ?

*R.* A oudé création er bet, beta gannedigueah ha marue hun Salver.

D. Pehani u en eil lot ?

*R.* A oudé er gannedigueah hae er marue-zé beta herman, ha bet fin er bet



## QUETAN LOT
### A HISTOIRE ER BET.



D. PEguement amzer zou bet a oudé création er het, bet gannedigueah hun Salver ?

*R.* Puar mil puar blai, hervé er galcul communan.

D. Penaus

D. Penaus e telier partagein en amzer-zé ?
*R.* Én seih termin bras, eit hou homprenein essoh.
D. Peré u er seib termin-zé ?
*R.* Er hetan e zou e oudé création er héd bet en deluge; en eil a oudé en deluge bet Abraham; en drivet a oudé Abraham bet passage er mor ru; er buarvet a oudé passage er mor ru bet commencement en temple; er buemvet a oudé commencement en temple bet en achiument a gaptivité Babylone; en huebvet e oudé er gaptivité-zé bet ganedigueah hun Salver; er seihvet enfin er ganedigueah-zé.

## QUETAN TERMIN.

*A oudé création er béd, bet en deluge.*

D. PEguehet amzer e ouei bet a oudé création er béd het en deluge ?
*R.* Huehzec cant hanter hant hueh vlai.
D. Petra e hum bassas remerquaplan durant en amzer-zé ?
*R.* Puemp zra: revolte en ælet fal ba hou dannation; pehet Adam hac é bunition; torfait Caïn pehani e lahas é vrer Abel; corruption eahus en dut, hac er resolution e guemeras en Eutru-Doué d'hou distruguein ol dré en deluge.

1656. D. Penaus en hum rosa en deluge-cé ?

R. Dré un taul effroyable a vengeance en Eutru-Doué : ean e zigorras ar un taul er mammenneu ag en eau hac ag en doar ; ur glâue eahns e gouebas bemp arsâue durant deu-uguent dé ha deu-uguent nos ; en deur e surmontas ardro puar troetet ar n'uguent er maneieü inhuellan hac e véas ol en dut, guet er lonnet hac er pichonnet meme.

D. Ne hum sauvas arzé nitra ag en deluge-cé ?

R. Naren, meit er pebie e ouai én arche ; de laret n, er patriarche Noé, é briet, é dri mab, hac é dair merhec, guet ur certain nombre lonnet ba pichonnet a beb sorte, eit conservein en espece.

D. Piue en douai reit d'er lonnet ha pichonnet-cé er sentiment d'hum dennein én arche quentob eit er ral ?

R. En Eutru-Doué, dré ur miracle a é brovidence ; hac y e zas ol én course a beb tu de antreiu én hi, durant seih dé quent me commenças en deluge.

D. Petra ouai en arche ?

R. Er lestre brassan e zou bet jamæs, ha composet én ur fæçon admirable, bervé er mesurieu en douai reit en Eutru-Doué.

D. Piue en douai bâtisset en arche ?

*R.* Noé guet é famille.

D. Peguement amzer a laquas ean d'hé bâtissein ?

*R.* Cant vlai lerb ha lerh.

D. Peh ouait en douai Noé a pe antras én arcba eit bum sauvein ag en deluge ?

*R.* Hueh cant vlai.

D. En dut e viué arzé goal goh quent en deluge ?

*R.* Ya, a pen dé ur lot eair bet nàue bant vlai ha davantage.

D. En dut aral e ouai ar en doar a n'hon douai quet clasquet evé antrein én arche guet Noé, pé ahoel bum sauvein dré ur moyant benac aral? Math. 24, 36, etc.

*R.* Naren; ne rent meit divertissein ha gober cher-vat, bet er moment me ounias eo deur, ha ne ouai mui leh er het de achappe.

D. Ne ouent quet bet arzé avertisset ag er peh e zelié arriue ?

*R.* Bou, a bueh uguent vlai quent, quer cloua el Noé ; mæa ne rent meit abusein a batientet en Eutru-Doué, ha gober goab a exemple er patriarche-zé. 1. Pet. 3, 20.

D. Peguebet amzer e padas en deluge ?

*R.* Ur blai entier quent me tissehas parfaitement en doar, ha me sortias Noé ag en arche.



## EIL TERMIN.

### *A oudé en deluge bet Abraham.*

D. PEguehet amzer e hum baasas a oudé en deluge bet Abraham ?

2083; *R.* Puar hant huch vlai ar-n'ugent passet.

D. Perac e remarquer termin Abraham én-ur fæçon special ?

Rom.4.11 *R.* Rac me hu bet er santellan ag er batriarchet, ha m'en déa meritet, dré er fé, en han a dat ol en dut e zelié credein én Doué ar é lerh.

D. Petra e zelie bet remerquet principalement a oudé en deluge bet Abraham ?

*R.* Puar zra.

D. Pehani u er hetan tra ?

*R.* Noé e ras ur sacrifice de Zoué én ur sortiein ag en arche, ha Doué e raa é venediction dehon ha d'é vugalé, én ur grattat ne vé bet mui jamæs a zeluge nniversel, hac é rein er ganivedeu eit assurance a guement-cé.

D. Pehani u en eil tra ?

*R.* Unan a vugalé Noé, hanvet Cham, e vanquaa a respet d'é dad, ha malediction Doué e gouéhas ar hé vab Canaan, guet hani Noé, eit diaquein er vugalé de zoug respet d'ou zad.

D. Peré u en drivet ha puarvet tra ?

*R.* Paud mat amzer goudé en deluge en dut peré en donai hiuet heta ino én ur memb bro, e ras quent hum separein en entreprenance orgueillus de vâtissein ensemble ur guær vras hac un tour hemp haval hanvet *Babel*, eit goher conze a uehai de verhuquin; mæa Doué e drouhlas hou langage ha hou forças de onet peb unan d'é du, manque ne ellent mui hum antand. 1757.

D. Men e hezant y ol en hum separein el-cé en eil doh eguilé ?

*R.* Y e yas a vandenneu different d'eu tu ag en doar e chongé guet peb-unan, hac hum etablissas hervé hou fantasie ér lehieu e gavezant guellan.

## TRIVET TERMIN.

*A oudé Abraham bet en achiument a gaptivité en Ægypte.*

D. PEguement amzer e hum bassas a oudé Abraham bet en achiument a gaptivité en Ægypte?

*R.* Puar hant tregont vlai.

D. Peh ouait en donai Abraham a p'her galvas en Eutru-Doué ? en 2083.

*R.* Puemzec vlai ha tri-uguent.

D. Petra e gommandas en Eutru-Doué dehou doh er galvein ?

*R.* Quittat é vro, hac onet el ur prehendour de bassein er reste a é vuhé én ur vro pel, ne hanàué quet.

D. Peh bro ouai honneh ?

*R.* Er vro a Ganaan, pé a Jerusalem, e zelié bet reit un dé d'é hosterité, hac e galuer dré guement-cé en doar a hromission.

D. Petra e raa Abraham en ur arriue ér vro-zé ?

*R.* Ean e hromenas dré d'by a ganton da ganton, hervé volanté Doué, én ur offrein sacrificeu; hac arlerh hen dou passet un nehedic amzer én Ægypte, a gause d'er famine, ean e retournas arré dehi, hac e varuas én hi, d'en ouait a gant puemzec vlai ha tri-uguent, lan a verite hac a santeleah.

D. Peré u er vertuieu principallan e remerquer én huhé Abraham ?

*R.* Ur fé hemp par hac ur resignation hemp mesula da volanté Doué.

D. Penaus e tiscoas ean principalement en dius vertu-zé ?

en 2145. *R.* En ur gonsantein laquat ean meme é vah Isaac d'er marue, a ziar ordre en Eutru-Doué.

D. Perac e raa en Eutru-Doué dehou un ordre quer rust ?

*R.* Eit eprouvein é fidelité ha rein d'er bet ur limage e verue Jesus-Christ é vab.

D. Abraham à ean laquas veritablement é vab d'er marue ?

*R.* Nepas, Doué e hum goutantas a é zisposition, quer cloua el a bani é vab, hac e zavoyas un Æl de arrest é zorn, a pe ouai deja sàuet eit acouein.

D. Peb recompense e ras en Eutru-Doué dehou eit un aboissance quer courageus ?

*R.* É venedictionnau cairran ér héd man bac ér béd aral, guet en inour a vet mammen er ligné beniguet a behani é ma gânet hun Salver.

D. Petra e zelier remerquein specialement e oudé me quittas Abraham é vro, bet passage er mor rue ?

*R.* Nàue poent principal peré e zou,

1.° Punition eshua er hærieu a Sodome ha Gommorrha, guet tair aral ar en dro, ar beré e couéhas en tan ag en ean, a gause d'hon libertinage. 2107.

2.° Buhé santel Isaac hac é vab Jacob, én doer e Ganaan pé a bromiasion.

3.° Ganedigneah deuzec mab Jacob, peré e zou bet en deuzec patriarche, pé gourdien ag en deuzec tribu e Israel.

4.° Dinatrdet en dec cohan a nebai peré e
vennas labein hon brer Joseb dré jalousie, bec
2276. ber guerbas bemp trahé én esclavage, eit ur
som dister e argant, il me res gondé er juivet
d'hun Salver.

5.° Providence admirable en Entru-Doné er
en dein yoanq santel-zé pehani erlerh bet tan-
let én prison én gueu, e hum gavas tennet a
nehon guet inour, eit bet er mæstre e ol en
Ægypte erlerh er Roué.

6.° Er garanté sincere e ziscoas d'é verder,
bac er vat e ras debai é leh en droug ou donai
2298. groeit dehon, doh hou zennein é tal d'hou
guet é dad, én ur famine vras e badas seih
vlai, hac é fournisseïn debai én abondance ol
er peb ou douei dober.

7.° Er hoen, er hersecution bac er gaptivité
meme e anduras bon ligné un nebedic arlerh,
ér meme ranteleab ag en Ægypte.

8.° Er miracleu bras ba taulen cahus e rae
2513. Moyse aberh Doué eit hou delivrein ag er
gaptivité-zé.

9.° Enfin er ceremonie santel ag er Pasq an-
2513. cien instituet guet Doué ha groeit devot mat
dré ol er boble en nos quent me sortiezant ag
en Ægypte eit onet d'en doer e bromission.

# PUARVET TERMIN.

*A oudé en achiument a gaptivité en Ægypte bet er hommencement ag en temple.*

D. PEguement amzer e hum hassas a oudé achinment a gaptivité en Ægypte bet que ne onai het commencet en temple a Jerusalem ?

*R.* Puar hant nandec vlai ha tri-uguent.

D. Piue e ras hâtissein en temple a Jerusalem ?

*R.* Er roué hahil Salomon, mah er roué santel David.

D. Petra e hum hassas a remerquaplan bet en termin-zé ?

*R.* Deuzec tra principal peré zou :

1.° Passage er mor ru pehani e zigorras dré er hreiz bac e ziasehas dré volanté Doué eit lausqueiu ol er hoble a Israel de dremein en ur vanden hemp glubein meme hou zreit. 2513.

2.° Punition Pharaon, roué en Ægypte, pehani é glah passein evé ar hou lerh eit hou massacrein, e hum gavas gronet ha béet ér meme mor, guet ol é armé, hemp ne hum sauvas unan hemp quin.

3.° Er miracleu hemp nombre e ras en Eutru-Doué durant deu-uguent vlai, eit assistein é

boble én deserh, haspecialement dré er gogussen miraculus e hou hondyas hemp arsàue hac e ró goasqueden dehai ar en dé, quer clous el splander de nos.

4.° Er houit surnaturele hanuet er Mane e gouéhé hamdé ag en ean eit hon maguein, manque ne ellent hadein nac æstein én deserh-cé.

5.° Er lezen ancien, ha specialement en dee gourhemen e ras en Eutru-Doué dehai dré zorneu Moyse, ar er mané Sinai, hanter hant dé goudé bet lamet ag en Ægypte.

6.° En arche santel a alliance, guet en tabernacle pretius e ras composein Moyse ér façon admiraplan, a ziar gourhemen en Eutru-Doué, bervé er mesulieu en doai recevet a é zorn ar er mané.

7.° En taulen terrible e gouéhas liés ar er boble én deserh, a gause d'hou aburtement, d'hou hlemeu, d'hou desordreu ha surtout d'en idolatrie.

8.° Er sentence eahus e hou hondannas ol de
2514. veruel én deserh a drehi en ousit a uguent vlai, hemp antrein én doar a hromission, eit hen dout refuset a antrein én hou dré herderi, ér moment me hosi het commandet dehai.

9.° Passage er rivir hras ag er Jourdain pehani
2553. e hum separas én deu, el er mor ru, eit lausquein hænt guet er boble a Israël de antrein én doar a hromission, arlerh deu-uguent vlai passet én deserh.

10.° Er miraclea a bep mode e raa en Eutru-Doué eit rein dehai er victoere ar hou anemizet ha hou laqiat én possession ag en doar admirable en douai gratteit dehai ha de Abraham quent eit hai.

11° Er malheurieu a beh mode e gouéhas ar nehai ér vro eurus-cé, a gause d'hou diabolisance ha d'hou idolatrie.

12.° Enfin reglement er hòble vras-cé edan juget e raa Doué dehai a é zorn durant tri hant seihtec vlai ha tri-ugent, hac arlerh edan rouyet ou douai gonlennet guet hou, a behaui er hetan hanvet Saûl e hum gavaa goudé reprouvet guet Doué eit rein er goroune de Zavid, roué santel, hac ar é lerh de Salomou é vab, en habillau dein e zou bet hac e vou jamæs ar en doar.

## PUEMVET TERMIN.

*A oudé commencement en temple bet en achiument a gaptivité Babylone.*

D. PEguement amzer e hum bassas a oudé er hommencement ag en temple bet en achiument a gaptivité Babylone ?

*R.* Puar hant seihtec vlai ha tri-uguent.

D. Petra e remerquer principallau durant en amzer-zé ?

*R.* Puemp zra peré e zou :

2994. 1.° Bâtisse en temple hemp par a Jerusalem dré er Roné Salomon, é corf seih vlai ha hanter, hac é gonsecration pé dedicace arlerh, guet er solennité vrassan.

3021. 2.° Dalledigueah er meme Salomon pehani arlerh er vuhé parfaitan e hum abandonnas én é gohonie guet caranté er merhiet, guet er libertinage hac en idolatrie, a gausa dehai, hemp ne onyer a ean en dèa jamæs digorret é zeulegat na bet é bardon quent meruel.

3030. 3.° Derangement er boble a ziar nn exemple quer fal ha separation er ranteleah én deu lot edan é vah Rohoam pehani e uelas er hrassan lot a é sujeté en hum revoltein doh-t-hou hac e trouein cain de Zoué eit hum abandonnein d'er schisme ha d'en idolatrie.

4.° Patientet ha madeleah hemp som en Eutru-Doué dré en nombre vras a hrofetæt e zavoyas lerh ha lerh eit avertissein er Rouyet quer clous el er hoble de changein a vuhé ha doher penigen.

3283. 5.° Enfin en tauleu terrible e ziscargas er nehai de beh courze, manque na reænt cas, ha surtout dré er gaptivité a Ninive hac ar hé lerh en hani

3398. a Vabylona pehani e badas dec vlai ha tri-uguent hervé me houai bet liés annoncet dré er brophetet.

D. Piue e gassas er bohle a Israël én captivité d'er guer a Vabylone ?

*R.* Er Roué barbare Nabuchodonosor, orlerh hen dout massacret un infinité a uehai, ha ravaget, losquet, pillet gariuehet peb eil pen er guer a Jerusalem guet en templa admirable en donai sàuet Salomon puar haut vlai quent.

D. Perac e couéhas ur malheur quer bras ar er bohle-zé ?

*R.* Eit punissein hou desordreu, hervé me houent bet liès menacet aberh Doué.

D. Piue e hou delivras ag er gapuivité-zé ?

*R.* En Eutru-Doué meme, hervé é bromesseu, dré 3468.
zorneu er Roué bras Cyrus pehani e raa dehai ol er hermission de retourn d'hou bro, d'en termin merchet dré er brophetet, ha de seuel a retourn er muriat a Jerusalem guet en temple.

## HUEHVET TERMIN.

***A* oudé en achiument a gaptivité Babylone bet gannedigueah hun Salver.**

D. PEguement amzer e hum bassas a oudé en achiument a gaptivité Babylone bet gannedigueah hun Salver ?

*R.* Puemp cent deu vlai ha tregont.

D. Pet tra e zelier remerquein specialement durant en amzer-zé ?

*R.* Puemp zra peré e zon : .

1.° En dissenaion e sàuas liës é misque er hnhle hac en dronguen a beb mode e gouéhas ar nehai aberh Doué a retourn a ganae d'hon desordreu.

2.° Yenion en Eutru-Doué én hou hever, dré me tihuennent berpet doh-t-bon, hac er venjeance e dennas a nehai én ur cessein arlerh nn nebedic amzer a zavoye prophetet d'hou avertissein el aguent.

3.° Er bersecution eahus e gonéhas ar nehai
3834. a herh er harhare Antiochus, roué a Syrie, eit gober dehai nl renoncein d'er lezen.

4.° Disconragement ur lot cair peré e hleguas hu courage admirable ur famille santel hanuet
3836. er Machabæet peré e zihuennas gnet er ré fidel aral e hum laquas a hou zn, hac e zongas ur victoire entiere or er ré fal, dré assistance en Eutru-Doué.

5.° Enfin punition generale er ranteleah pehani e golles é authorité nn nebedic arlerh, en ur gouéhel edan pouvoir er bohle a Rome ardro tri-ugueat vlai quent gannedigueah hun Salver hervé me houai het laret dré er hrophetet.

D. Perac e cnnzer d'er grechenion a histoire er boble juif, pé Israël, drès de hani en nl dut e nuai ér meme amzer ar en doar ?

*R.* Rac me hu bet merchet guet ur sourci particulier ér acriture santel, eit bun instruction ha me houai er boble-zé ur figure admirable ag er grechenion dré me bouent bet choeset specialement guet Doué ha m'hou douai receuet er lezen ancien a é berh el me ben æa ni receuet en neué.

D. A n'en dés nitra remarquable é bistoire er bolbe-zé meit er peb e zou rapportet aman?

*R.* Bon, un infinité e dreu aral; ha surtout histoire un nebedic tut admirable ha santel e zelie chervige demp d'exemple.

D. Hanuet er ré brincipallan ag en dut-cé ba laret demp ur guir benac a beb unan?

*R.* Chetu y lerh ha lerh, hervé en amzer me bou dés biuet.

1.° Henoch, dein santel, e viné quent en deluge hac e zou bet transportet guet Doué, hemp meruel, eit retourn ar en doar de berdeg d'en dut guet er prophete Elie, é amzer en antechrist. en 787.

2.° En dein santel Noé pebani e veritas bet preservet ag en deluge el me bu bet deja laret. 1650.

3.° Er patriarche braa Abraham, lan e fé hac a gourage, pehani e viuaa én ur fæçon quer parfæt me veritas en ban a dad en ol fidelet ag er lezen ancien ha neué. 2083.

4.° Isaacé vab, lan a gourage el d'hou, pehani e 2145.

bum offraa a volanté vat d'er marue eit pleguein edan volanté Doué.

5.º Jacob, mab Isaac, eprouvet a yoanq dré beb sorte poénieu ha choeset guet Doué eit bet tad en deuzec patriarche, pé mammen ag en deuzec tribu a Israël.

6.º Joseb, unan a é vugalé, pehani arlerh bet guerbet hemp trubé dré é verder, e hum gavas dré

2276. volanté Doué er betan prince ag en Ægypte hac e zaccoras debai er vat é leh en droug.

7.º Moyse, en douçan a ol en dut, pehani e hum

2433. gavas sauvet ag en deor eit delivrein er bobla a Israël a gaptivité Pharaon, hac e varuas ér

2513. fæçon santellan, arlerh ur vuhé carguet a boen

2552. hac a aivreu mat, é conduie er boble-zé.

8.º Aaron é vrer, pehani e hen assistas bac hum gavas choeset guet Doué eit bet er hetan pontif pé belec bras ag er lezen ancien.

9. En dein santel Job, pebani a viüé ardro er meme amzer bac e andurаa guet quement a batientet en drougueu a bab mode e raa en diaul dehou, dré bermission en Eutru-Doué, ait hen eprouvein.

2553. 10.º Josué, quetan commandour er boble a Israël, arlerh Moyse, hac hou laquas én doar eurua a bromission, arlerh ben dont distraget hou anemiset dré viraclen braa, bet memé arrest en biaul dré ur gonze.

11.° Ruth, lan e respet hac a garanté eit hé mammec Nöemi, pehani e veritas dré guement-cé hanäuet er guir Doué, a hayannès me houai ha gober un alliance inhuel dré behani é taa de gour-vam goh er Roué David. 2623.

12.° Er hrophetæs Dehora, laqueit aberh Doué eit commandein er hohle ha doug er victoire ar hou anemiset. 2719.

13.° Gédéon, lan a fé hac a gonfiance én Doué, pehani e ravageas un armé innombrable e idolatret guet tri hant dein hemp quin. 2759.

14.° Samson, er hriühan dein e zou het jamæs, pehani e ravageas é hunan armeien er Philistinet, hac e varuas én ur fæçon extraordinære, d'en ouait a seih vlai ha tregont, én ur zoug en devehan victoire ar nehai. 2850.

15.° Samuel, prophete ha pontif hras, pehani e gonduyas er hohle guet er santeleah vrassan hac e guittas é gargue a volanté vat eit hé rein de Saül en douai consacret aberh Doué eit het er hetan Roué a Israël. 2888.

16.° David, dein santel ha prophete, laqueit aberh Doué é leh Saül, ha Salomon é vab, e heré é hès het deja conzet. 2949.

17.° Er prophete Elie, pehani e arrestas er glâue e gouéhel durant tri hlai ha hanter, eit punissein er hohle a hou desordreu, e raa couéhel en tan ag en ean dirac en ol, eit digor hou den- 3092.

legat, hac e zou bet transportet guet Doué, hemp meruel, evel Henocb, eit retourn eyé guetou de berdeg inep d'en antechrist.

3108, 18.° Elisée, é zisciple, ha prophete el d'hou, pehani e ras eyé un infinité a virscleu.

19.° Er puar propbete bras hanuet Isaïe, Jeremie, Ezechiel, ha Daniel, peré en dèa perdeguet'én terminieu different d'er bobl a Israël, ha lausquet dré scriue ur lot caêr ag er peh e zelié arriue 'het gannedigueah hun Salver, ha meme het fin er bet.

3166. 20.° Er prophete Jonas, pehani e hassas tri dé ha tair nos én don er mor, é cove ur pesq bras, a gause d'hé ziahoissance, hac e berdegas er benigen arlerh ér guær vras a Niniva.

3283. 21.° En deiu santel Tobie, lan a zougesnce Doué hac a batientet, el Joh, pehani e zessaüas é vab guet quement a sourci, hac e ras de ol en dut er ré cairran exempleu.

3348. 22.° Judith, intanvès santel ag er guær a Vethulie, pehani e zihennas Holopherne, dré protection en Eutru-Doué, hac e sauvas el-cé, hé bunau, hé bro guet ol er rauteleah.

3395 23.° Esther, merh santel hac humble, pehani e veritas bet choeset eit Rouanès a Berse, guet er roué bras Assuérus, hac e sanvas el-cé dré assistance en ean ha conseil hé yondre Mardochée, ol er boble a Israël ag er marne.

24.° Enfin er Machabéet, tut santel ha couraegeus, peré e zihuenas er lezen hac e sanvas er ranteleah a zorneu Antiochus, el me hès bet deja laret. 3836.

## SEIHVET TERMIN.

*A oudé gannedigueah hun Salver bet é varue hac é Ascension.*

D. Peguement amzer e zou bet a oudé gannedigueah hun Salver bet é varue hac é Ascension?

*R.* Tri hlai ha tregont passet.

D. Petra e hum bassas a remerquaplan durant en amzer-zé ?

*R.* Er peh e zon merchet én explication ag er *Gredo*, a drehi en eil article bedic en eihvet.

## EIL LOT

### A HISTOIRE ER BET.

D. A Beh termin e commance en eil lot a histoire er bet ?

*R.* Ag en termin me tisquennas er Speret santel ar en Apostolet, dé er Pentecoste, ha me com-

mançaş er lezen a grecheneah bet perdeguet dré ol er bet.

D. Peguehet çou me bu commencet en eil lot-cé ?

*R.* A oudé tri-bueb cant vlai quent pel.

D. Bet pegourz é padou ean ?

*R.* Bet fin er bet hac er jugement general, eit continuein arlerh durant un eternité.

D. É pet termin e teli ean bet partaget ?

*R.* Én puemp termin bras, quer clous el er hetan lot a histoire er bet.

D. Peré u er puemp termin-zé ?

*R.* Er Ketan zou persecution er Bayanet : en eil, persecution en Arianet : en drivet, persecution er Barbaret : er buarvet, persecution er Turquet : er buemvet, persecution en Hugnenodet.

---

## QUETAN TERMIN.

*A oudé er hommancement ag er grecheneah bet en achiument a bersecution en Empereuret payen.*

D. PEguement amzer e hum bassas a oudé er hommancement ag er grecheneab bet en achiument a bersecution en Empereuret payen ?

Betersblai 320. *R.* Ardro tri hant vlai.

D. Petra e hum bassas a remerqnable durant en amzer-zé ?

D. Er bromptitude guet pehani en hum streuas er fé dré ol er bet, e bresel horrible e anduras a bep tu, hac er gourage e ziacoas er fidelet e creis en tourmenteu eahussan.

D. Aberh pioe en hen donai bet er grechenion de sndure ér hetan termin-zé ?

*R.* Aberh er juivet, ha surtout aberh en Empereuret payen.

D. Pegourz é commanças er bersecution aberh er juivet ?

*R.* Quenteb el me commanças en apostolet perdeg aberh Doué ha formein en Ilis.

D. Penaus en hum roas quement-cé ?

*R.* Er juivet lan a arrage dob lezen Jesus-Christ, Act. 4. 18.
el doh-t-hou ean meme, e zihuennas doh en apostolet a bé ferdeg ; y hou laquas én prison Act. 5. 18. Ibid. 5. 40.
hac e hou zourmantas meme, manque ne bleguent ; y e vartyrisas arlerh sant Stevan, diacre, Act. 6. 7. Ib. 12. 2.
guet sant Jacques, apostol, bac e sàvas enfin ur Ibid. 8. 1, 12. et 66.
bersecution general pehani e forças er grechenion guet en apostolet de guittat a Jerusalem ha d'hum streuin dré ol er bet.

D. A ne gouébas punition er bet sberb Doué ar er boble malheurus-cé à gause d'ur bersecution quer bras ha de varue hun Salver ?

*R.* Bon; er bunition terriplan e zou bet james guelet ; Jerusalem e bum gayas quemeret ha

42 me apr. J. C. fondet arlerh ur siege cahus; un infinité ag er juivet e hum gavas massacret, hac en achiument casset én captivité pé atreüet dré ol er Dan 9. 26. bet, el me hon gueler hoah hiriue a oudé tost Math. 24. 15. de drihueh cant vlai, hervé m'hen douai ları dehai er prophete Daniel ha Jesus-Christ meme

D. Pegourz e commançaş persecution en Empereuret payen ?

ou 64. *R.* Tregont vlai goudé marue hun Salver ha commencement er grecheneah.

D. Peré u het en empereuret en dès persecutet muihan er grechenion ?

*R.* En dec man, 1.° Neron, 2.° Domitien, 3.° Trajan, 4.° Adrien, 5.° Severe, 6.° Maximin, 7.° Dèce, 8.° Valerien, 9.° Aurelien, 10.° Diocletien.

D. Peh sorte tourmenteu e rent y andure d'er grechenion ?

*R.* Tourmenteu a beh-mode, hac er ré vrassan e ellé inventein malice en dut hac arrage en inhuern.

D. Er grechenion a ne gollent quet courage én tourmenteu-zé ?

*R.* Naren; y hon anduré méme guet joye, dre assistance en Eutru-Doué, ha cresquein e ré en nombre a nehai a vesure me cresqué arrage en tyrantet.

D. A Doué ne dennas quet vengeance ag en tyrantet-cé ?

*R.* Bon, ur vengeance eahus, ha meme ag er het man, rac meruel e rezant quasi ol ér fæçon terriplan.

D. Piue e ras enfin cessein er beraecution-zé ?

*R.* En Emperenr bras Constantin, pehani e hum gonvertissas d'er fé, hac e ras é bossible eit atreuein er lezen a grecheneah partout. en 313.

## EIL TERMIN.

*Persecution en Arienet.*

D. PEtra u persecution en Arienet ?

*R.* Ur hersecution savet én dianbarh meme ag en Ilis, aberh ur romat heretiquet hanuet Arienet.

D. Perac en hou galuer Arienet ?

*R.* A han hou mestre ha quetan pen, pehani e onai hanuet Arius.

D. Petra ouai en Arius-cé ?

*R.* Ur helec a esprit, mæs lan a orgueil, pehani e hum lausquas de vet trompet guet en diaul hac hum laquas de herdeg penaus Jesus-Christ ne ouai quet guir vab d'eu Tat eternel na quement é peh-tra el d'hon. en 315.

D. En anseiguement abominabl-zé a ean e ras calz a zroug én Ilis ?

*R.* Ya; un droug hemp som: rac un nombre vras a grechenion, guet belean hac Escobet meme, e zalhas doh-t-hon dust me houai con-
Con. Nic. 325. dannet guet en Ilis, hac e ras bresel a beb mode de ol ar ré a chommas fidel d'er fé.

D. Penaus e rent y bresel dehai ?

*R.* Én ur forbannein en Escobet catholique ha helean legitime aral, eit laquat heretiquet én hou leh, has é tourmentein a beb quis er boble fidel, dré bnissance en Empereuret.

D. Men e ras er bersecution-zé muihan drong ha ravage ?

*R.* Ér broyeu meme me houai sàuet en heresie, de laret u, drezeha er sàue hiaul ag er bet, ha specialement ér hanton a Constantinople hac ar en dro.

D. Peguement amzer é padas er bersecution-zé én hé nerh ?

*R.* Ardro hueh-uguent vlai, guet mar a dremin naonah a repos guehavé herroh, guehavé hirroh.

D. Penaus é has guet er malhurus en douai sàuet en heresia hac er bersecution-zé ?

en 336. *R.* Merhuel e ras én un taul, én ur fæçon horrible, dré ur hunition splan aberh Doué, en ur daulein ol é volheu ér mez, ér moment me hé én triomphe guet é amiet d'en Ilis a Constantinople, en drespet d'en Escob a nehi.

D. Er

D. Er ré e zalhé doh-t'hou a ne zigorezant quet hou deulegat guet un taul quen terrible ?

*R.* Naren ; y e zalhas én hou dalledigneah, ha dré quement-cé e bueler peh quen diæz u convertissein er ré e gol ur ueh er fé, ha surtout er ré e ra bresel debi.

D. Pine e droublas hoah en Ilis ardro en termin-zé ?

*R.* Ur lot esir a heretiquet, ha surtout ur malhurus hanuet Nestorius, pehani e hum laquas de vlasphemein inep d'er Urhiès glorius Varie, el m'hen douai groeit Arius inep d'hé mab. Ep e p en 428.

D. Petra e arrivas a guement-cé ?

*R.* En Ilis a her hondannas aben én ur honcile generale, en Empereur Théodose a her forbannas, manque ne venné pleguein, bac ean e varnas un nebedic arlerh, én ur façon miserable, é creis é zalledigueah, é dayet daibret guet er privet, quent é varne, én punition e é vlasphemeu. Eph. en 431. en 440.

## TRIVET TERMIN.

### *Persecution er Barbaret.*

D. PEtra a persecution er Barbaret ?

*R.* En droug e ras armêieu tut barbare d'er grechenion, én termin-zé, ha surtout er ravage e

rezant ér guær a Rome, hac ér lot muihan ag en Empire romain.

D. Perac e permettas en Eutru-Doué er bersecution hac er ravage-zé ?

*R.* Eit purifiein er grecheneah, ha surtout eit tennein vengeance a oaid er vartyret e ouai bet scuillet bet a ino ér guær a Rome, hac é ol er béd a behani e houai er vestrez.

D. Ar biue e couéhas spécialement en drougueu ag en termin-zé ?

*R.* Ar en idolatret ha payannat ag en Empire a Rome, a gause d'er hresel ou douai groeit de lezen Jesus-Christ ha d'er grechenion.

D. Peguement amzer e padas en drougueu ha punition-zé ?

*R.* Ardro deu gant vlai, én ur gontein en terminieu different a nebai.

D. Fet termin e zou bet ag en drougueu-zé ?

*R.* Puar principal.

D. Hanuet y ?

*R.* Chetu y lerh ha lerh ;

1.° Er hetan édan Alaric, roué er Gôthet, poble
en 409. deit a gosté er hreis-nos, peré e ravageas ol en Italie hac er guær meme a Rome, arlerh
en 410. ur siege quen terrible me hum lahé en dut eit hum zaibrein, ha me hum vagué er merhiet a gorf hou bugalé prope, el gueharal én Jerusalem.

2.º En eil édan Attila, roué en Hunet, ha les-hannet *fouet en Eutru-Doué*, pehani e zas ag en Tartarie guet un armé a buemp cant mil Barbare, hac e ouai prest de antrein ér guær a Rome, arlerh hen dout ravaget tout ar é hent, quenevé me hen arrestas er Pab sant Léon, dré er brotection speciale aberh Doué. en 452.

3.º En drivet édan Genseric, roué er Vandalet, deit ag en Afrique, pehani e guemeras er guær a Rome, hac a hé fillas guet ol er broyeu me passas.

Colère en ean e aplannas evé ér meme amzer dré en 447. ur lrein doar eahus hac ur vocen effroyable, specialement ér guær a Rome, hac a Constantinople. Sortiein e ras evé ag en doar én Italie un deluge tan ha moguet queu terrible en 467. me tihouellas ur lot considerable ag er béd, ha me credas er grechenion e houai arrine er jugement. en 472.

4.º Er huarvet édan Totila, roué er Lombardet, en 546. pehani e guemeras er guær a Rome dré drahison, e vassacras un infinité a dut én hi, e forbanuas en achiument, hac e ras fondein ar-lerh ol er peh e ouai cairran, ha bet er muriat meme ag er guær.

El-cé en hum accomplissas vengeance en Eutru-Doué ar er guær vras ha puissant-cé hac é chommas pel én un deserh, a gause d'hé idolatrie.

# PUARVET TERMIN.

*Persecution en Turquet.*

D. PEtre u persecution en Turquet ?

*R.* Er bersecution en dès groeit hac e re bouab berman d'er grechenion ur rumat tut barbare hanuat en Turquet.

D. Piue u bet er hetan pen ag er bersecution-zé ?

Env. Mo de J.-C. *R.* Ur malhurus lorber, un apostol de Satan, hanuet Mahomet, sàuet ag au Arabie.

D, Peh sorte dein ouai er Mahomet-cé ?

*R.* Un dein ag er gommun, mæs lan a ambition, pehani e laquas én é ben de garioebein er béd ha d'hum emparein ag en authorité partout.

D. Panaus en hum guemeras een eit donnet de ben e guement-cé ?

*R.* En ur ober peh sorte joaden eit goher de gredein e houai davoyet aherh Doné de changein er bet, bac en ur berdeg partout ur lezen en douai composet a hani er juivet, er grecheuion, hac er bayannet meme, eit gonnit en ol.

D. A ean hum gavas hâni fol assæs eit her cheleuet ?

*R.* Hâni ne raa caa a nehon durant pel amzer, hac er justice e vennas meme hen arreste eit ber punissein; mæs ean e achappae hac e guemeras en arme guet ur vanden tut fal, eit

forcein en ol de bleguein guet bon dré vile, manque ne vennent ber cheleuet dré gair.

D. Petra e arrüas a guement-cé ?

*R.* E vanden e gresquas én ber amzer, ean e zougas ur lot cair e victorieu, ean e drehias er béd, hac e strenaa é authorité guet ur bromptitude queu extraordinære, me hueler reh e houai assistet guet en diaul, dré bermission en Eutru-Doué, eit puuissein desordreu en dut.

D. Petra e accouras bouah Mabomet de atreñein é lezen bac é anthorité quer prompt ?

*R.* Er bihan fé, en ignorance, en derangement e ouai ér béd én amzer-zé, hac er liberté e ré d'en ol de helie hou fal inclinationneu, meit me vent bet fidel d'un nebedie pratiqueu ha ceremonieu e ré dehai eit hou lorbein ha tranquilisein bou honscience.

D. Mabomet a ne ras qnet evé mar a seblant a viracle eit lorbein en dut essoh ?

*R.* Bon, da gommance; mæs el ne avancé quet ag er mode-cé, ean e zisclerias reh ne ouai quet davoyet de ober miracleu, mæs de gondui en dut par force, a pe n'hon douai quet vennet cheleu en Eutru-Doué dré gair beta ino.

D. Petra e ras ean a ziar guement-cé ?

*R.* Ean e guemeras en hanue a Empereur bras, bac e yas dré er ranteleabeu ar en dro guet un armé terrible, én ur vassacrein er Rouyet

hac ol en dut ne vennent quot pleguein guet hou, hac e arrinas el-cé guet ur huissance extraordinære queut meruel.

D. Pegourz e varuas er malhurus-cé ?

*R.* Unec vlai goudé m'hen donai commencet streüein é lezen hac é authorité par force, ha en 632. d'en onait a dri-uguent vlai, empoisonnet guet unan a é briedeu, eit gout a ean ouai veritablement ur prophete.

D. Peh précaution e guemeras ean eit mîret en dut e zigor hou deulegat hac e renonceiu d'é lezen ?

*R.* Ean e fondas hac e losquas ol er livreu e ellé rein aclerder dehai, hac e zihuennas doh en ol e zisquein lein.

D. Penaus e has guet lezen Mahomet erlerh é varue ?

*R.* Hum streüein e ras mui ha mui dré 'er béd, guet puissance eahus en Emperenret e zas ar é lerh hac en dés groeit d'er grechenion ur breeel eahus de beb course, a oudé deuzec cant vlai quent pel.

D. Perac en hen dés anduret hac e andure hooah en Eutru-Doué anemiset quer bras d'é lezen ?

*R.* Eit castiein er grechenion infidel, ha cresqueiu merite er ré fidel, en attrendant me tei hou zermein y meme de vet punisset.

## PUEMVET TERMIN.

*Persecution en Huguenodet.*

D. PEtra u persecution en Huguenodet?

*R.* Er bersecution e ra d'er fidelet catholique uf rumat heretiquet e hanuer Huguenodet.

D. A begourz e ma commencet er bersecution-zé?

*R.* A oudé ardro tri hant vlai. en 1520.

D. Piue u bet er hetan pen a nehi?

*R.* Deu zein malhurus hanuet Luther ha Calvin.

D. Peh sorte dein ouai Luther?

*R.* Ur menah orgueillus, hrutal ha libertin ag en Allemagne, pehani e ziméas d'ur léanès lihertin el d'hou, hac hum laquas de berdeg partout guet un arrage hemp par iuep d'en Ilis ha d'er Rouyet meme.

D. Petra berdegué ean muihan d'er hoble?

*R.* Lahein er Veleau, en Escobet, ha surtout er Pab, de behani e ré en han a Antechrist, guet ol er Brincet, er Rouyet, hac en Empereur meme, mar hou devé clasquet hen dihuen.

D. A ean e hum gavas hâui déavis ha fal asséa eit cheleuet conzeu quen horrible?

*R.* Ya, ha malhurusement ur lot cair, specialement én Allemagne, é pehani e commençâs Luther perdeg.

D. Petra e secourss er malhurus-cé de vet cheleüet ha de streüein quen æs é anseignement?

*R.* En ignorance hac en desordreu e ouai én amzer-zé bet meme é misqne en dut a Ilis, hac er liberté e lausqué guet peb unan de helie é cbonge, meit m'hon devé credet ba heliet mar a boent ag er lezen e lausquas guet-hai eit hou lorbein.

D. Petra e arriuas a guement-cé?

*R.* É zisciplet, lan e arrage el d'bou, e hum laquas de rideg a beb tu guet armage, én ur vassacrein er velean, er venneb, er léandést guet er fidelet aral, bac é fondein partout en Ilisieu, er bouventeu, er broezieu, er limageu santel, ba peb merche aral ag er lezen catholique.

D. Er lezen abominahle-zé a hi e yas pelloh eit en Allemagne é pebani e bouai sauet?

*R.* Ya, hum streüein e ras é ber amzer é ol ér ranteleabeu ar en dru, ba specialement én Angleterre a bebani e forbânas entieremeut er religion catholique, arlerb hen dont groeit massacrein un infinité a dut oit er fé.

D. En Huguenodet a y ou dès ul er meme creden hac er meme regle?

*R.* Nepas, partaget eint én un infinité a vandenneu different peré n'hum accordant etré d'hai, meit ér gas ou dès ol doh en Ilis catholique, hac ér b.esel e raut d'é bugalé.

D. En Huguenodet a y e zou ahoel aboissant d'er Brincet édan peré e vinant ?

*R.* Nepss, nen dès quet sujetté diessob de gondui eit hai ; ne ellant quet surtout andure er Ronyet catholique, perpet e mant prest de revoltein, a pe gavant en tu, ha sauet ou dès de beb course er breselieu terriplan eit hum zelivrein a hou authorité ha formein republiqueu, el me her gueler dré ur lot cair a exempleu, ha surtout dré en hani a France. Voy. la Hollande, Genève, la Suisse.

D. Piue en dès secouret principalement streuein lezen en Hugoenodet, arlerh Luther ?

*R.* Er malhurus Calvin, el m'be hu het deja laret.

D. Peb sorte dein ouai er Halvin-zé ?

*R.* Ur belec fal ha hyppocrite a France, pehani arlerh ben dout trompet ur lot cair dré un apparence a santeleah, e hum sauas guet furie, el Luther, ioep d'en Ilis catholique, hac e ziméas evé el d'hou.

D. Men e has ean de berdeg é fal sentimenten.

*R.* Er gnær a Geneve, é bro er Suisset, hac én ur lot cair a brovinceu a France.

D. Petra e árriüas a gnement-cé ?

*R.* Er revolte hac er bresel civil e sauas partout, é zisciplet e ravagess a beb tu er ranteleah a France, ha jsmæs n'en deint bet tranquile bet que n'hou dès ean garinehet enfin peh eil pen, ha massacret é Rouyet, el m'hen douai groeit

disciplet Luther a gommence én Angleterre.
D. Calvin e oan e berdegas pon d'er ben er memme lezen guet Luther ? •
*R.* Nepas; ean e helias evé é ben, quer cloue el d'hou, hac hum sàuas meme inep-t'hou én ur lot cair e boendeu, el me re houah hou disciplet berman inep d'en eil eguilé, dust d'er boen ou dès liès laqueit d'hum accordè etré d'hai eit bet criuhoh de ettaquein en Ilis.
D. Petra e zelier chongeal og ur lezen en dès commencet dré dut quer fal, quer sujet de chengein, hac en dès groeit quement a ravage ér bèd.
*R.* Niure quin meit me te a berh en diaul be ne pas aberh Doué; rac Doué ne gàr quet en dissension, ne change quet ag er mode-cé, na ne zavoye quet er ré fallan de reformein er bèd.
D. Petra u evé er ravage e zou bet groeit ér ranteleah a France hac én ur lot cair aral én termein devehan-man ?
*R.* Ur bunition eahus aberh Doué, un dilost a bersecution en Huguenodet, hac el ur sinal a bani en antechrist.
D. Pegourz e achiùou entierement persecution en Huguenodet ?
*R.* Hàni ne ell gout eur; mæs apparence e zou ne badou quet mui pel, hac e coucheint edan vengeance en Entru-Doué, erlerh hen dout cherviget dehou eit punissein er rel.

# REFLEXION

## Ar bersecutionneu en Ilis ha poénieu er ré vas.

BAmdé e hueler, el me hés bet guelet a visconah, er ré uellan tut é creis er poénieu, hac er ré fallan én ur brosperité vras.

Souhet e ver liès a guement-cé, ha tentet e ver quasi de oulen men e ma arzé en Eutru-Doué, a pe ne laqua quet guel rehtst ér béd-mau.

Tentet e ver de laret guet er roué santel David: Prest on bet de gol courage, ha quasi n'en don divarchet ag en hent mat, én ur uelet bonheur ha tranquilité er beherion. Groeit ou dès ol hou fantasie; hum guemeret ou dès doh en dut ha doh Doué meme; blasphemet ou dès inep-t'hou, ha cheitu y naouah eurus ha goleit a vaden: de betra arzé e quemeran-mé poen de ober vat? de betra e ran mé penigen hac e vilian mortifiet og er mitin bet en nos? Psal 72, 2, etc.

Tentet e ver de laret guet er prophete Jeremie: Me ouer e hoh just, n men Doué; ha nen Jerem 12 1, etc. du quet deign n dispulal dohoh; permettet naouah me boulennein un dra guenoh: Perac e huelar er ré fal é prosperein, hac er beherion en ou æs ér

het man ? Plantet e huès y hui meme, haval u ; gourdiennein e rant, profitein e rant, ha peb-tra e ya de fin vat etré hou dorneu ; hui e zalh dorn dehai, ha n'hou affliget én nitra, durant me ret dein mé poénieu a heb mode, ha ma me eprouvet é peb quis ?

Chetu er chonge e hum bresente naturellement de esprit peb unan, hac e zil gober poén d'ur lot cair. Mæs chetu er remede hac er rescond :

Psalm 72 10, etc. Un dro a hou colere e houariét d'en dut-cé, o men Doué, e met er meme roué David, hac ér moment me hou sàuet inhuellau, e hoh prest d'hou zaulein peb eil pen. Malheur e gouehon ar nehai én un taul, ha perissein e reint eit jamæs a gause d'hou fehedeu.

O men Doué, e met er prophete Jeremie, hui Jerem 3 12 e reserve er heherion hac a hou lausque én peah, el ur vanden lonnet e larder d'er vocereah.

En dut-cé e viue tranquile, e met en dein santel Job, ha goalen en Eutru-Doué ne goueh quet ar nehai : eurus eint a beb tu, ha passein e rant hou huhé é creis er plijadurieu ; mæs én In Job 7, etc ur moment e coueheint én inhuern : scarbet e veint a ziar en doar, el er pel guet en avil, pé el ur gleuennic tan guet er bouillard, ha nezé e houyeint petra u colere en Eutru-Doué.

Guelet e méa ar en doar, e met er roué habil Salomon, guelet e mès en debordement é leh ma

telié bet er santeleah, hac er friponage é leh er justice; ha laret e mès ahen dohein me hunan: Doué e jugeon un dé er ré fal hac er ré vat, ha nezé von en termein da hunissein en ol heherion. Chetu eré er peh e zelie laret peh crecheín, eit hum gonsolein ér bersecution hac é peb trebil a hænt aral. Eccles. 3. 16.

Er poénieu, er bersecutionneu terriplan ne zeliant quet arzé discouragein er berchein; mæs quentoh carguein é galon a joye, en ur chongeal ér profit e den a nehai. Hum estimet eurus hemp som, e met en apostol sant Jacques, a p'hum gavet é pab sorte tentation ha poénieu, en ur gonsideréin penaus er hresel inep d'er fé e grinha er batientet, ha dré er hatientet e arriuer guet ar berfection. Eurus, a met er meme apostol, ol er ré-e zou eprouvet dré en tentation hac er hersecution, rac arlerh quement-cé a receueint er goronne en dès Doué grattein de ol er ré fidel. Jacq. 1. 2. Ib. 1. 12.

Me supplie ol er ré e leinou er livre man, e met nu dein santel en dès scriuet en bistoire a bersecution er Machabæet, ne veint quet choquet na soubet ag er poénieu hras e zou couehet ar nomp; mæs chongent quentoh penaus en drougeré e zou arriue eit hun horrigein, ha nepas eit hun hol. Doué n'hun lausque quet ni, el en dut hemp lezen, de vervel tranquilement ér pehet, eit bet condaunet arlerh éu é jugement; mæs ean e 2 Mach. 6. 12.

hun punisse aben, ha henneh u er brassan merche a é garanté en hun hever. Groamb liéa reflection
Psalm. 22. 4. ar guement-cé, ha laramp guet er prophete David: Hon coalen ha hou tauleu e ra me honsolation ér het man, o men Doué!

Er hoen hac er bersecution e zou arzé er present cairran a zorn en Entru-Doué, ha partage en dut fidel a oudé commencement er béd, el me vou het én achiument. Doué e ra er groez d'é amiet ér béd man, eit rein dehai er goronne ér béd aral. Reit en dès hi d'é vab prope, ha ne ell rain nitra guel demp ni-meme. Eurus arzé en hani en dès er meme partage guet mah unique en Entru-Doué! eurus en hani e helie Jesus-Christ, én ur zouguein é groez el d'hou.

Hebr. 11, 35, etc. Ol er batriarchet, ol er brophetat, ol en dut santel, e met sant Paul, en dès het poénieu, per-
Ibid. 12, 3, etc. secutionneu ha tourmenteu a heb mode de andure; quemeramb arzé courage, e mean, de souffrein ni-meme guet patientat er bresel e vou groeit demp. Taulamp hun sel ar Jesus-Christ hun Salver, pebani en dès quemeret er groez a volanté vat, ha marvet ar nehi é creis en outrageu, eit digor er Baradouez demp.

Ur hrechein e zou ur hroidur d'ar groez. Ar nehi e ma gannet dré Jesus-Christ: ar nehi e telis biuein ha meruel: én hi e telie cavet é ol bonheur ha contantement. Doué ne hanàue cit é

vugalé, na Jesus-Christ eit é zisciplet meit er ré e zou merchet guet er sign-zé. N'en dès meit hou e ell digor er Baradouez. Honneh u er sqnel pretius dré behani e vonter d'en ean.

Er broezieu, er souffranceu, er bersecutionneu e zou arzé un ihrasor hemp par, hac en hænt bras e gondui d'er Baradouez, hemp danger a farien. Nen dès nitra quer pretius el d'hai, a pe chervigeant ensemble de gloer en Eutru-Doué, de inour en Ilis, ha de sautification mab dein.

1.° Mar hen dès bet en Eutru-Doué quement a gloer dré er victoire en dès douguet é vab unique ar en diaulet dré é souffranceu, peh inour n'en dès ean hoah bamdé dré er victoirieu hemp nombre e zong er grechenion ar nebai, dré er bersecution hä poénieu a beb mode. Ino u e splan é buissance, ino u e triomphe é vertu én u rein nerh de dut quer goan, eit feahein anemiset quer puissant. Mar quemeré arzé quement a gomplaisance é souffranceu é vab Jesus, peh complaisance ne zelie ean evé quemer en é vugalé sral, a p'hou guel é souffrein el d'hou, hac é toug er victoire dré é græce? Nen dès spectacle er bet quen agréable de zeulegat en Eutru-Doué, el un dein just ha fidel é creia er souffranceu. Haval u guetou guelet a retourn er brophætet, en apostolet, er vartyret a beb amzer, etré zorneu er vorreuïon,

pé quentoh haval u guetou guelet hoah é vab prope etré dorneu er Juivet harbare.

2.° Er bersecution e chervige evé de inour en Ilis; dré ino en hé dès triomphet a gommence a ol bé anemiset, ha dré ino e triomphou bet en achiument. É creis er souffranceu en hé dès hom formet, dré er souffrancen en bé dès cresquet, dré er souffrancen e ma fermeit el ur roh, hac e padou bet fin er béd.

Dré ar souffrancen en hum hurifie boah hamdé, er m'hé dès bum burifiet a gommence; hé zerminien cairran u bet a viscoah er ré me bé dès souffret muiban : dré en deur ag en trebilleu e té hamdé de vet splannob pé splan. Nen du het jamæs quer cair dirac deulegat en Eutrn-Doué : nezé e houai parfæt bé bugalé : nezé e conter pedost quement a sant el e grechein.

Er bresel hac er hersecution en dès groeit arzé mui a vat d'en Ilis eit er repos hac er peah. Ér peah e té er grechenion de vet dissourci, lezerant, ha deranget meme; mæs ér bresel e houent berpet evehat, courageus ha fidel. Er bersecution hac en tourmenteu e gresqué meme en nombre a nehai, é léh er bihannat. Cresqueîn e ramp bamdé, a vesnre me labet a nebomp, e met Tertullien d'en tyrantet. Gouaid er vartyret e zou un bat precius e behani e sàue un infinité eral, prest de andure er marue el d'hai : é léh unan e ta cant ha meme mil.

Dré er bersecution e hueler arzé peh quer son u en Ilis én é sàue, hac e ma dorn en Eutru-Doué doh hé barpein continuellement, el m'hen dès gratteit Jesus-Christ, eit ne vou jamæs gariuebet dré valice en dut fal, na dré arrage en ol diaulet. Sonnoh u eit er rebier é creis er mor, eit er motennen brassan ar en doar. En tyrantet en dès passet, en beretiquet en dès passet, er ranteleahen brassan eu dès passet: mæs en Ilis catholique ne basso jamæs: padein e rei het fin er bet, eit padein arlerh durant en éternité. Bet e dés ur hommencement, mæs n'hé devou quet a fin, ha padein e rei quement el Doué meme. Inutile u arzé gober bresel dehi; inutil u cleh hé distrugein: pe vé het tu de guement-cé, ne velai guerso mention er het a nehi, arlerh er bresel e dés anduret de beb course. Er bersecution e zou arzé inutil inept'hy; chervigein e ra meme de oher vat dehi, én ur santifiein davantage hé hugalé.

3.° Intention en Eutru-Doué u me antrou er grechenion dré ur lot cair a drebilleu ér Baradonez: é intention u me vehemp ol haval doh Jesus-Christ é vab, ha me vehemp crucifiet guetou ar en doar, eit bet goleit a gloër el d'hon én ean. Dré er bresel e hounier er gorone, ba dré er souffranceu e hounier en ean.

Er bersecution hac er souffranceu e zou arzé un inour bac ur bonheur bras eit mah-dein. Feh inour

eit ur peur bet traitet el mab er Roué, ha peh inour eit un dein bet partaget el mab Doué, én ur soufrein avel d'hou ! Peb bonheur cavet el-cé en tu de bayein é zelie, ha da gresquein bamdé é verité ! Ah malhurusset vehai un hrecheín, pe n'en devehai nitra de souffrein ér béd-man ! Nezé e vehai hemp merche er bet a garanté Doué, nac esperance a salvediguesh.

Estimamb ha câramb er arzé er souffranceu ; estimamb ha câramb er hersecution. Mar vennet chervigein Doué el me fante, e met er Speret santel, Fecl 2. 1. 5. preparet hou s'inean d'er poéniau ha d'er souffranceu : rac en dut fidel e hum burifie dré er souffranceu, el me bum burifie en eur dré en tan.

Ol er ré e ven biuein el me faute ha bet fidel de 2 Timot. 3 12. Jesus-Christ, en devou persecution de andure, e met en apostol sant Paul. « Ridamb arzé gent courage, a ziar exemple ol en dut santel, d'er bresel » e breparer demp : ne bués quet hoab resistet bet » scuil hou couaid el d'hai : ne ancoheit quet en » accoragement e ra Doué doh, el d'bé vugalé, » én ur laret dré er Speret santel : Me mab, profitet ag er poénieu e ra Doué doh, ha ne scuehet « quet é andore er peh e arrive a é berh ; rac ne Hebr 12. 1 etc. » vanque jamæs a gastiein er ré e zou én é garanté, ha ne receu hâni eit é vab, hemp her » borrigein. Ean e hum gomporte arzé én hou

» quever, el ur tad mat ; car peh tad en dès
» jamæs manquet a gorrigein é vab ? Pe vanquehai
» arzé a hou corrigein el ol er ral, ne vehai quet
» mui hou tad, ne veheh quet mui é vugalé. Mar
» deliet arzé obligation d'hou tadeu corporel, a
» p'hou corrigeant el me teliant, peh obligation
» ne zeliet-hui d'hou tad spirituel ? Pep correction
» e zou calet a p'hé receuer ; mæs arlerh e ma ur
» vammen a joye hac a gousolation : beah courage
» arzé, ha querhet ferm ér poénieu, hemp
» cameiu na divarchein jamæs. »

Souffreamb arzé guet courage, ha ne zougamb quet envie de vonheur er ré fal : lausquamb er faus joyeu ag er béd-man guet er ré n'en dès quet a esperance eit er béd aral : ne glasquamb quet discuch queti me vou arriue en termeiu : ne glasquamb quet hou repos ér béd-man : ne eller quet het eurus én deu leh : n'en dès meit ur Baradouez, ha n'her baveher meit ér béd aral.

Adoramb dorn carantéus en Eutru-Doué pehani e hun affligé ur moment ér béd-man, eit hun honsolain durant un éternité ér béd aral. Arlerh er bresel e tei er peah : arlerh en dareu e tei er hontantement.

Adoramb é jugementeu berpet lan a vadeleah éu huu hevér, ha chongeamb penaus er ré fal e zou éu é zorn el ur oalen e vou taulet én tan arlerh

er gorrection, hac er ré vat e vou cherisset el bugalé fidel.

Judith 8. 26. Ne revoltamb quet, ne vurmuramb quet inep d'er bersecution ; mæs ramb queutoh hun bene-
Rom. 12. 14. diction d'er ré e hun afflige ; rac ur vat hemp som e rant demp, é segur gober droug.

Ne zaccoramp quet en droug eit en droug ; ne glasquamb quet hum vengein di-meme : mæs lausquamb er vengeance guet en Eutru-Doué, de behani
Ibidem. e apparten, ha daccoramb er vat é leh en droug, eit digor deulegat hun anemiset, ha hou gounie de Jesus-Christ, mar dès tu.

---

## AUGMENTATION.

✠ I. *Pagen* 5. D. Ha petra e larebeh-hui enfin d'un dein diavis assès eit assurein n'en dès na Doué, na Baradouez, nac Inhuern ?

℟. Nitra pur : car petra laret d'un dein fol ha sottoh eit el louaet brutal ?

## FIN.

